A. M. D. G.

# BUHÉ
## EN EUTRU EL LEU

HAG ER

MÉDITATIONEU E HRÉ ÉR MISSIONEU,

DRÉ UR BÉLÉG

A GOMPAGNONEAH JESUS.




É GUÉNÈD,

É TY Y.-M. GALLES, MOLLOUR AG EN ESCOBTY,

É ru er Préfectur.

1861.

# APPROBATION.

Ni, péré en dès bet carg a berh en Duchentil e zou ér pèn ag en Escobty eid examinein hag approuvein el livreu brehonêc e vou mollet, épad en amzér ma vehemb hemb Escob, e zisclèri hur bout leinet el livr hanhuet : ***Buhé en eutru El Leu*, *hag er méditationeu e hré ér missioneu***, hag en hun nès-ean cavet forh pourfitabl aveit hur Bretonèd, péré en devou hemb arvar ur joé nehué é huélèt abarh er péh ou dès bet deja cleuet guet-hou liès-a-huéh. Rac-cé en en approuvamb a greis hur haloneu.

Izenah, quetan dé a vis Æst 1861.

C. Diot, *Person Izenah*.
Stephano, *Person Arz*.



# AVIS.

Ne scrihuan quet buhé en eutru El Leu aveit discoein én-hi burhudeu caër na vertuyeu ag ur rang ihuel. Ne hanàuan quet én vuhé tra burhudus erbet, na vertu erbet hemb ne hel en ol grechénion pratiquein èl d'hou. Ean e chongé liès é presance Doué, ean e sàué liès é galon trema-z-hou; hag èl m'el laré ean-memb, ean e hré liès pedennigueu devot d'en Eutru Doué, d'er Huérhiès santel ha d'é Æl-gardién. Anfin, ean en dès bet dirac en dud ur marhue mad, haval dol en hani e zeli ur hrechén desirein eit-hou é hunan, ha me grèd ehué en Eutru Doué én é viséricord en dès pliget guet-hou sellèt er marhue-cé èl unan santel.

Er méditationeu e hré en eutru El Leu ér missioneu, hag e mès cavet én é bapérieu,

hag er honzeu devot e laré d'er ré e venné er cheleuèt, a p'hum gavé guet-hai, hag e laquein én achimant ag el livr, e hrei d'er ré el leinou hanàuèt muyoh petra-é bet en eutru Loeis El Leu, rac ean e hré perhuéh mad er péh e laré d'er réral pratiquein.

• Eit brassan gloér en Eutru Doué, eit salvedigueah en ineaneu é queniguean d'oh m'el livr ; mar da d'oh enta, doh el leinein, bout carantéussoh doh en Eutru Doué ha grèdussoh eit salvein hou ç'inean, m'em bou bet guet-n-oh er recompance a me foén, é tretan gortoz ma tei d'ein a visèricord men Doué me recompance ér baraouis.

A. M. D. G.

# BUHÉ

# EN EUTRU EL LEU,

## JESUIT

### HA MISSIONÉR É ESCOBTY GUÉNÉD.

---

## CHAPISTR I.

GANNEDIGUEAH LOEIS EL LEU. — É STUDI. — EAN E YA D'AMIENS HA DE MONTDIDIER.

En danné e laq hilleih a dud d'hum gol, dré ma staguant rai ou halon doh-t-hai. Ur beuranté rai vras e laq ehué hilleih aral de bêllat doh Doué, rac m'hum daulant d'en arouarigueah ha d'er barès.

Loeis El Leu en doé bet er bonheur de vout sàuet ag ur fameil péhani ne oé na pinhuiq na peur. Bihuein e hré é dad hag é vam doh ou labour guet ou foén, mæs neoah ind ou doé un tamig æsemant.

D'er seitêcvèd dé a vis en Avènd é tas Loeis ér bed, ér blai 1773, én ur vourhig ag er Picardi, hanhuet Chépy. En dé-cé é hrér é Marseil gouil sant Lazar, brér Marth ha Mari-Madelén, ami bras d'hur Salvér péhani en doé bet er ressuscitet puar dé arlerh é

varhue. Hellein e hrér larèt ehué, en dé-cé Loeis El Leu e zé ér bed eit bout bélêg, jesuit, missionér é escobty Guénèd, hag eit bout ami de Jesus, rac Doué, é crouéein pebunan a han-amb, hur galhue d'er stad é péhani é ven ma vihuehemb.

Quentéh m'en doé bet Loeis en ouaid de zisquein un dra-benac, é dud en doé el laqueit ar er studi. É houst hag é galon quer carantéus a nezé doh Doué e laré dehou é oé choéget d'er stad inourabl ha sacret a vélêg. Douguein e hré deja er soutannen a pe gommanças er revolution vras. Én amzér calethont, ol en dud youanq e oé ret dehai monnèt d'en armé. Loeis, eit canderhel güel én é galon en desir de guemér en urheu sacret, hag eit laquat ehué é vuhé é surté doh counar anemisèd er religion, hüm dennas d'ur veiteri en doé en duc de Penthièvre étal er guér a Eu, ar vorden en Normandi. Inou é chomas cuhet idan dillad paisant bet quen achihuas en arfleu ag er brézel é misq en dud.

Nezé ean e güittas é retirance guet er chonge d'hum gonsacrein a zevri de Zoué én un urh menéh benac, mæs ne oé quet mui couvand erbet é France. Distruget-oent bet rah ha ne oé quet hoah bet a amzér d'ou seuel én dro. Neoah d'en termén-cé, bêlean,

a nehué deit ag en Allemagn é France, e vihué idan règl sant Ignace péhani en doé formet urh er Jesuitèd. (Sellet buhé er Sænt, dré eutru Er Crom, en 31 a vis Gourhelin.) Er vêlean-cé e oé én gorto a zastum bêlean aral én dro dehai eit bihuein èl d'hai ha de rein èl-cé de gompagnoneah Jesus tud deja accourset d'héli hé régleu, quentéh èl m'en devehé hun Tad santel er Pab juget é oé mal hi formein én dro.

Loeis e houlennas bout queméret é misq er vêlean-hont péré e zougué en hanhue a *Pères de la Foi*, de larèt-é, Tadeu ag er Fé. Ean e zas enta de vout *Père de la Foi*, hag ér blai 1803 é supérior er galhuas de vonnèt de unan ag en tyér ou doé sàuet, d'er guér a Amiens. En eutru El Leu e chomas inou tri blai abéh, hag a va-hont é oé bet casset de Montdidier, kér é péhani é oé ur hollége eid er scôlaerion. É misq er scôlaerion-hont é Montdidier é hras en eutru El Leu hum hanàuèt dré é zevotioneu douce ha carantéus, péré e zou bet dalhmad èl er haractér ag é ol vertuyeu. Inou ehué en doé bet receuet en donæzon précius de douchein er haloneu.

Eid ou zouchein, ne glasqué quet conzeu choéget. Ér beden dirac Doué, er Sperèd-

Santel e laré dehou penaus gobér eit gounit en ineaneu hag ou disquein de gârein er mad. Peb mitin é hré méditation d'é scôlaerion, hag ind e vourré quement a nehi ma oent forh grèdus de seuel ag ou gulé quènt en ær eit monnèt d'hi cheleuèt. Tré ma padé er méditation, er vugaléguen-hont, dré ou min ar béhani é oé merchet en devotion, e ziscoé erhoalh é yé conzeu ou mæstr bet en dondèd ag ou halon. Er min a zevotion-cé e hennadé ar ou face én ilis, ér recréation hag é quement léh ma yent. En eutru El Leu enta, dré é véditationeu hag é ziviseu santel, en doé secouret paudmad laquat er hollége a Vontdidier de vout istimet guet en ol.

*Nisi Dominus ædificaverit domum, in vanum laboraverunt qui ædificant eam.* Ps. 126.

Er bobl Juif, goudé en devout qùitteit Babylon, é péhani é oent bet pêl-amzér forbannet, en doé vennet seuel én dro en tampl a Jerusalem; mæs a bep-tu é cavent un drabenac énep dehai eid ou farrat a hobér ul labour quen inourabl eid en Eutru Doué. Rac-cé er Profæt David e laré a nehai, mar n'en devehé quet bet en Eutru Doué sàuet é dy, de larèt-é ou secouret-ind d'er seuel, de nitra en devehé talhuet ou labour.

En tadeu a fameil hag er mameu, péré e

ven réglein ou zyegueaheu, en dès ehué èl un ty de seuel aveit gloér en Eutru Doué. En ty ou dès de seuel e zou ineaneu ou bugalé, ineaneu ou serviterion hag ou ré ind-memb. En ineaneu e za de vout tampleu er Sperèd-Santel dré er vadient, mæs er péhèd marhuel en dès ou distruget. Er moyand d'ou seuel én dro e zou er sacremant a bénigen. Rac-cé d'er penneu tyegueah-é labourat ha quemér poén guet er ré e zou idan ou ferh de dostat d'er sacremant-cé ; mæs ou foén ne talhuou de nitra mar n'hum recommandant quet d'en Eutru Doué, mar n'er galhuant quet dré bedenneu grèdus de zonnèt d'ou secour eit rein nerh d'ou aviseu mad.

Mar fal doh enta ma couéhou bénédictioneu en Eutru Doué ar hou fameil, ar hou pugalé hag ar ol hou tyeguèah, groeit èl en Eutru El Leu é collége Montdidier. Conzet én hou ty a Zoué, ag er religion, ag er sacremanteu.

---

## CHAPISTR II.

**EN EUTRU EL LEU E ZOU BÉLÈGUET. — EAN E YA DE VOUT PERSON DE DALMAS HAG ARLERH DE VOUT NOVICE É COMPAGNONEAH JESUS.**

Puemb plai goudé m'en doé en eutru El Leu hum laqueit é misq er vêlean inourabl-

hont, péré e vihué idan règl sant Ignace, é oé bet bélêguet. Receuet en doé en urh sacret a vélêg guet en eutru de Mandolx, escob a Amiens, en uinêcvèd dé a véhuein, ér guér a Noyon. Nezé é qüittas Montdidier : en eutru Escob en hanhué person é Talmas. Talmas e oé én amzér-hont ur barræs forh peur guet puembzêc cand a dud. Ne oé inou nag ilis na presbytoér. Uiguênd vlai quênt é oent bet dismantet dré un tan blaouahus péhani en doé losquet tostig rah er vourh abéh. É ty un dén couh hag e vihué é hunan hemb bout biscoah diméet é hras é retirance. Havaloh-oé en tyig-hont, e lar er ré en doé-ean güélet nezé, doh ur hreu eit doh un ty jaugeabl eid ur person. Er place e oé rah motennet guet doar péhani e gresqué bamdé guet er fanq e zistagué a zoh er botteu. Anfin, a pe zé en dihoeldèd ag en noz, é vehé bet guellet couéh é scoein en treid doh er motenneu doar-hont. Aveit bihuance, er heih person n'en doé quet calz a dreu huêc. Ha péh sort bouit en devehé guellet er peur dén couh-hont alégein d'é logér? Mæs en eutru El Leu hum gavé coutant hag eurus, rac m'hum gavé peur hag havaloh doh hur Salvér, péhani n'en doé quet é cousquet ur mein eit harp é bèn.

Deu vlai abéh é chomas person Talmas é ty é zén couh. Choéget en doé bet en ty-cé drest er réral e oé bet queniguet dehou ér vourh, rac m'hum gavé inou tostoh d'en ty scôl péhani e chervigé de vout ilis parræs. Truhêcquet un ilis, é gùirioné, eid offrein er sacrefice adorabl ag en overen, hag open rai vihan-oé eid en dud, deustou neoah ma oé groeit un tribun ag er sulér. Mæs er barræsiénèd a Dalmas en doé a bêl-quênt hirreah d'ou devout ur bélég én ou misq, forh nannêc-oent de gonzeu Doué, ha d'er paranvi é tent de cheleuèt predêgueu en eutru El Leu : ind hum gavé eurus. A pe oé rai garguet en ilis, hum voutein e hrent é toul ur fenestr benac eit cleuèt espliquein er religion èl ma houyé ou ferson er gobér.

Betag nezé parræs Dalmas, èl m'en dé caër er gouyèt, e oé ur barræs forh dirolet; ne hellé quet bout quin, a p'en dé gùir larèt é oé én diovér ag ur bélég uiguênd vlai quênt; mæs aben ur mis benac arlerh ma arrihuas inou en eutru El Leu, bet-oé bet changemant bras. En tavarneu é péré é tarimpredé en ol betag nezé, en tachenneu é péré en hum dolpé er youanquis, hum gavas gouli. En deverranceu caërran e oé én ilis. Inou é oé laret pedenneu devot ha predêgueu

bourrabl de gleuèt. Inou é tisquér càrein Doué ha toštat d'er sacremanteu. Er barræsiénèd a Dalmas en devehé bet nezé ræson de larèt guet er Roué profæt : gùel-é un dé passet én hou tampl, ô men Doué, aveit mil aral passet é misq pligeadurieu er béherion. *Melior est dies una in atriis tuis, super milia.... in tabernaculis peccatorum.* Ps. 83.

Hag, é gùirioné, discoein e hrent é oé gùel guet-hai pligeadurieu pur ur galon e gâr Doué, eid er bligeadurieu saffarus ag er bed péré e laq attàu er galon diæs, rac couh ha youanq, rah é tostent d'en ilis, hag er hommunioneu e oé stanq én ou misq. Er péh e rehé d'emb hanàuet péguement é oé crihueit en devotion ér barræs a Dalmas e oé en nombr bras a verhèd youanq péré en doé hum gonsacret de Zoué ér houvandeu a Amiens.

Ne gredan quet é vehé amen d'hum drompein, ha ni e hel el larèt : én escoptyeu é péré é huélér er muihan a dud youanq é vonnèt de vout bélêg pé d'hum gonsacrein de Zoué, e zou en escoptyeu é péré é ma crihuan er religion. Er parræsieu ehué é péré é hès er muihan a dud youanq é vonnèt d'er seminér, hag er muihan a verhèd é vonnèt d'er houvand, e zou er parræsieu

é péré é ma crihuan en devotion. Ni e larehé er memb tra eid er fameilleu, hag é ma er ré gùellan e gonsacr ou bugalé de Zoué. Rac-cé enta, en nombr bras a verhèd youanq a Dalmas péré e yé d'er houvand, e ziscoé er changemant e oé arrihuet én ou farræs.

En eutru El Leu enta, person é Talmas, e bedégué d'é barræsiénèd, ou hovessé, e hré er hatechim d'er vugalé. Én ur guir, ne voulgé quet ag é gueih ty scôl péhani oé en ilis; abret ha dehuéhat é oé én-hi pé é pedein Doué, pé é hortoz ur penitant benac. Anfin goalhet-oé é galon a gonsolation é huélèt er pourfit e denné en dud ag é barræs ag er boén e gueméré guet-hai. Mæs ar en terménieu-cé, hun Tad santel er Pab Pie VII e ré én dro d'en Ilis catholiq compagnoneah Jesus, péhani e oé bet distruget dré hun Tad santel er Pab aral Clemant XIV. Hag en eutru El Leu, guet en duchentil bêlean aral guet péré é oé bet é Montdidier, en doé grateit en en devehé hum laqueit ér gompagnoneah-cé quentéh ma vehé bet sàuet a nehué.

Quênt monnèt pêlloh, gùélamb petra-é compagnoneah Jesus é péhani é venné en eutru El Leu hum gonsacrein de Zoué. Compagnoneah Jesus, pé er Jesuitèd, e oé bet

formet dré sant Ignace Loyola eit rein d'en Ilis bêlean eit monnèt d'er broïeu m'en devehé caret en Tad santel er Pab ou hass, ha predêg énep de lézen nehué er brotestandèd; eit seuel collégieu ha diazéein sonn er gùirionéeu ag er religion é isprideu en dud youanq péré e vehé deit d'er scôl dehai, anfin eit monnèt dré er bed abéh d'hobér missioneu. Eit m'en devehé bet er vêlean ag er gompagnoneah-cé guellet gùel hum acqùittein ag ou devérieu sacret, sant Ignace e venné ma vehé bet receuet ehué én-hi tud aral péré ne vehent quet bet bêlean hag en devehé queméret er sourci ag en ty. Nandêc Pab, péré en doé approuvet compagnoneah Jesus hag er vad hi doé groeit ér puar horn ag er bed dré hé bêlean é misq péré é hès hilleih a sænt canoniset, e ziscoé erhoalh é hré er Jesuitèd œvr en Eutru Doué. Mæs en diaul, anemis Doué, hag anemis er ré e hra œvreu mad ha santel ar en doar, en devehé caret gùélet compagnoneah Jesus discarret idan é dreid; rac-cé, ean e huéhas é isprid Choiseul, ministr er roué a France, hag é hani er homte Florida-Blanca, avocad é Spagn, boutein er Jesuitèd é raug ag en neu ranteleah caërran ag er grechéneah. Ranteleah Napl e hras èl d'hai, hag idan bèr amzér ne

oé mui ty erbet é France, é Spagn hag é Napl eit compagnoneah Jesus. Mæs mar n'en devehé quet bet en Tad santel er Pab hi distruget gronce, ne vehent quet bet coutant. Rac-cé, goahan ma hellent ou doé groeit eit laquat er Pab Clemant XIV d'hi distrugein. Anfin, d'un dé ar-n-uiguênd a hourhelin, ér blai 1773, dré ul lihér apostoliq, ean e zistrugeas énep d'é galon urh sant Ignace.

Queih Pab! e laré goudé en dra-cé sant Alphons-Mari a Liguori, petra hou pehé-hui groeit, a pe oé rah er penneu courônet d'ur voéh é larèt t'oh rein er marhue de gompagnoneah Jesus.

É té enta un taul bras a vout groeit, hag ar galon er Pab é scoas crihuan, rac er chagrin e zoublas quement ar nehou ma ne hellé mui cousquet na daibrein. Anfin, idan bèr amzér arlerh, é varhuas guet er boén.

Compagnoneah Jesus, mêlet hag approuvet dré nandêc Pab, e gav hé marhue guet ur Pab aral! Petra en dès sperèd mab-dén de huélèt ar un dra èl-cé? Nitra; ne hel gobér quin nameit adorein Providance en Eutru Doué péhani e bermet ol er péh e arrihue ar en doar eit ma tennehemb er mad ag en drougueu e za d'émb.

Anfin Pie VII, en eilvèd Pab a houdé Clé-

mant XIV, e sàuas a nehué compagnoneah Jesus, er seihvèd dé a vis æst, ér blai 1814, hag e ras èl-cé de sant Ignace é vugalé ressuscitet, d'en Ilis catholiq hé Jesuitèd eit labourat èl-quênt eit brassan gloér en Eutru Doué ha salvedigueah en ineaneu. Ér gompagnoneah-cé en doé grateit en Eutru El Leu hum gonsacrein de Zoué; rac-cé boéh en Eutru Doué er galhué a nehué de vonnèt én dro devad é gompagnonèd quetan. Mæs nag ur gloès, nag un tarh-calon eit-hou qùittat é gueih parræsiénèd: neoah Doué-oé er hetan, doh hennéh é oé ret sentein„ ha donnèt e hras de Sant-Acheul eit commance é noviciat.

---

## CHAPISTR III.

### EN EUTRU EL LEU E ZOU NOVICE A COMPAGNONEAH JESUS.

Ne oé quet eid ur barræs hemb quin en doé en Eutru Doué galhuet en Eutru El Leu d'er stad a vélêg, mæs eit monnèt dré en ol parræsieu de béré é vehé bet pedet de vonnèt. Qùittat e hras enta parræs Talmas hag arrihue-oé é Sant-Acheul, étal Amiens, eit secour é gompagnonèd de seuel inou ur seminér bihan eid en escobty. Quentéh ma

tigueoras er sclasseu ér seminér bihan-cé ha m'hum dolpas d'inou scôlaerion a guement rang a fameil e oé én dro, en eutru El Leu hum laquas arré èl é Montdidier de gonz a Zoué d'é scôlaerion, d'hobér é véditationeu câret dehai; open quement-cé ean e hré ur sclas d'er ré e zisqué er grammær. Mæs en diaul n'el lausquas quet pêl tranquil ér retirance beniguet-cé. Caz en doé er goalsperèd é çhongeal ér vad en devehé hellet en eutru El Leu gobér, é tonnèt devout jesuit, rac-cé ean e zas d'en diacouragein ha de durel er chagrin én é galon.

Chetui enta penaus é tas d'en eutru El Leu tantationeu a zihoustemant én é noviciat. Er garanté hag istim en doé er barræsiènèd a Dalmas doh ou ferson e hré dehai ur boén vras é huélèt ou bugul qùitteit. Raccé peb suhun é tent ur ré-benac a nehai de Sant-Acheul de huannadal ha d'hum zisconfortein. En eutru El Leu ou honsolé hag e ré attàu courage d'é gueih vugalé péré hum gavé arré hemb tad. Mæs, allas! calon er bugul e zeuhantéré doh huannadeu en devèd, calon en tad e ouilé d'é vugalé. Hag érfin en eutru El Leu e zas de vout quer chagrinet d'en dout qùitteit é barræs, èl ma oé é barræs d'en dout-ean collet. É supé

riorèd e gommancé hanàuèt ar en novice é oé ur boén benac ar nehou. Goudé bout bet attercet ar er péh en devehé guellet er chagrinein, ean e laras splan dehai é oé en druhé e gueméré é huélèt é barræsiénèd é tonnèt d'hum glêm dehou de Sant-Acheul. En treu e chomas èl-cé tranquil bet un tamig goudé, hag er supérior e zihuennas doh-t-hou a vonnèt d'er parloër eit receu en dud a Dalmas e vehé deit d'er goulen. Mæs er moyand-cé, é léh guellat en droug, en doé ean cresquet. Rac un dé ur vandennat tud e arrihuas arré é Sant-Acheul de houlen guélet en eutru El Leu. Er huéh-cé n'ou devoé quet er guélet ha ret-oé bet dehai monnèt disconfortettoh d'er guér eit ne oent deit. Neoah en novice en doé gouyet en doairé ag er ré e oé deit d'er guélèt. Nag ur boén eid ur galon groeit èl é hani-ean ! Petra, e chonge-ean én-hou é hunan, me farræsiénèd n'em guélou quet mui enta; hanni n'ou honsolou mui. Er vad e mès groeit én ou misq e droei de nitra; ha mé, petra e hran-mé amen. Ha ne oé quet guel d'ein-mé chom é Talmas de glasq er béherion, de bredêg dehai, d'ou laquat de dostat d'er sacremanteu. Nitra-é er péh e hran é Sant-Acheul étal er péh em behé groeit inou;

amen me ol sourci n'en dé meit guet bugalégueu é tisquein er grammær.

En tantation-cé, dré béhani é oé attaquet en eutru El Leu, e zou unan a ardeu finan en diaul. Isprid en droug n'hum guemér quet doh en ol ér memb fæçon. D'er ré e vihue ér stad a béhèd marhuel, ean e guenig aben péhedeu marhuel aral d'hobér hemb clasq tro na distro, é sigur ou boutein de vonnèt a behèd marhuel de behèd marhuel bet quen ne veint couéhet ér palfonce ag er péhedeu villan. Mæs d'er ré e vihue ér stad a hræce Doué, ean e zihoal erhoalh a laquat péhedeu marhuel én ou chonge, rac ind e scontehé én ou raug. Ean e zégass enta chongeu trist, chagrinus eid ou diacouragein. Èl-cé en en doé groeit é quevér en eutru El Leu. Anfin a pe ne hel quet gounit un inean mad dré en dristé hag er chagrin, ean e za èl un æl a splandér, ean e zisco dehi treu mad de vout groeit, œvreu péré e blige é gùirioné de Zoué; mæs ean e guh œvreu aral hag e zou gùel hag e bligeou hoah gùel de Zoué mar bé fidel d'hé résolution quetan. Èl-cé hoah en hum gueméras en diaul doh en eutru El Leu; rac er goal isprid e laqué én é chonge er vad en devehé groeit én é barræs hag e guhé doh-t-hou

œvreu caërroh en devehé groeit é chom de vout Jesuit. Red-é dihoal doh en tantationeu fin-cé ha goulen avis quênt qùittat un œvr mad benac eit quemér un aral.

En eutru El Leu n'en doé quet dihoallet erhoalh doh en tantation-cé; rac un dé, gouniet d'é chagrin ha guet er hæ en devout qùitteit é barræs é péhani e hré quement a vad, ean e hras en disclération d'é supérior é fallé dehou monnèt én dro de Dalmas. En eutru escob a Amiens e houlennas ehué mar behé oueit én dro d'é barræs. Hag èl-cé enta, guet avis é supériorèd hag a berh é escob, ean e zas hoah devout person.

---

## CHAPISTR IV.

EN EUTRU EL LEU E YA ÉN DRO D'É BARRÆS, HAG E YA ARRÉ D'EN NOVICIAT. — EAN E YA DE SANTÈS-ANNA HAG E STUDI ER BRETON.

En eutru El Leu arrihuet én dro én é barræs a Dalmas e yas arré de logein de dy é zén couh hag hum laquas èl aguênt de labourat é misq é bobl. Mæs aben un tamig amzér goudé ean e huélas ar é goust en en doé en diaul hum vèlet ag en tennein ag é noviciat, hag e hanàuas reihoh eit reih é oé

de vout jesuit é telié monnèt. É gùirioné, é barræsiénèd péré e oé bet quer soubl er guetan gùéh ma oé bet deit én ou misq, e zas abrest de vout roc en é guevér. Cavet e hrent é bredêgueu rai simpl. Er goulenneu hag er rescondeu en doé er gustum de laquat én é ziviseu e hré d'en dud hoarhein ha gobér bourd. Ind e hré goab a nehou, hag aben er fin un nombr bras a nehai ne dosté mui d'en ilis; troein e hrent cain d'ou religion. Lezel e hrent er sacremanteu a costé ha gleàuat e ré bamdé er ré e zé hoah d'er beden d'en ilis. Mar boé bet bras chagrin en eutru El Leu é Sant-Acheul, hilleih mui a chagrin en doé nezé é Talmas. Ne hellé mui pad, ne houyé petra gobér guet er boén. Anfin couéh e hras clan.

É glinhuèd péhani e oé bet forh hir e achihuas digueor é zeulegad eit gùélèt splan é oé galhuet guet Doué de compagnoneah Jesus. Ean e houyé é houlen en Eutru Doué guet é serviterion ur galon joéius ha coutant, ur galon ér peah hag él lehuiné. É Sant-Acheul, ean en doé joé ha coutantemant, peah ha lehuiné; é Talmas, a houdé ma oé deit én dro, n'en doé mui er honsolationeu-hont. Caër-oé gouyèt enta ne oé quet él léh en doé choéget Doué dehou.

Rac-cé, quentéh ma tas dehou er yehaid én dro; ean e yas arré de Sant-Acheul d'achihue é noviciat, ha monnèt e hras en eil gùéh-cé d'en nàuvèd dé ar-n-uiguênd a vis guenvér, gouil sant Françæs a Sales, ér blai 1818.

Ne chomas quet inou pêl-bras.

Er roué Loeis XVIII en doé, dré un ordrénance ag er buembvèd dé a vis gouil-miquêl, ér blai 1814, reit permission d'en duchentil escobèd de seuel seminérieu bihan eit scôlat en dud youanq e venné bout bêlean. Rac-cé hilleih a escobèd e houlenné er jesuitèd nehué eit derhel er sclasseu én ou seminérieu bihan. En eutru Bausset de Roquefort, escob a Huénèd, e zé a seuel unan é Santès-Anna hag e houlenné ehué en devout jesuitèd. En eutru El Leu oé bet unan ag er ré e oé deit d'inou, hag arrihuet en doé bet é Santès-Anna de Houil-Miquêl, ér blai 1818, ardro eih pé nàu mis arlerh m'en doé commancet eid en eil gùéh é noviciat é Sant-Acheul.

Bremén, èl me houi en ol, en eutru El Leu ne gùittei quet mui escobty Gùénèd; inou ehué én hum gonsacrei eit mad d'en Eutru Doué, é compagnoneah Jesus. A pe achihuas enta é zeu vlai a noviciat, ean e hras é Santès-Anna en tri rô e hrér én

urheu menèh ha péré e zou er rô a *beuranté*, en hani a *aboeissance* hag en hani a *huértèd*. Er régleu en doé groeit sant Ignace eit compagnoneah Jesus e lar cârein er beuranté èl ur vam; bout aboeissant d'é supériorèd èl ur vah étré dorn un dén couh, pé èl ur horv marhue péhani ne hra alemant erbet quen ne vé boulget, ha goarn er huértèd haval doh hani en Ælèd. Gùéletvou én ur chapistr aral petra en dès bet groeit en eutru El Leu eit bout fidel d'en tair obligation-cé.

En eutru El Leu, é misq er scôlaerion a Santès-Anna, tré ma oé bet tad spirituel dehai, e hré én ou hevér er péh hun nès gùélet en doé groeit é Montdidier hag é Sant-Acheul. Mæs é hrèd hag é zesir de labourat eit gloér en Eutru Doué ha salvedigueah en ineaneu hum gavé rai stréh ér hloestr a Santès-Anna. Ne oé quet treu erhoalh eid é galon cârein é scôlaerion, rantein chervige dehai hag ou laquat d'hobér er mad; bet e oé tud a zianvès de béré en devehé caret gobér ehué ur vad benac a fæd ou ineaneu. Chongeal e hré én nivér bras a berhinderion péré hum zastum a vandenneu é chapél beniguet Mam eurus er Huérhiès santel. Huannadal e hré én-hou

é hunan, rac ne hellé quet rantein chervige erbet d'un nombr vad a nehaï. Oh! p'en devehé guellet ou hovessat! Mæs, sihoah! ne houyé quet a vreton. Ha penaus en disquein? ol er ré guet péré é houlenné avis e laré dehou penaus ne oé nitra diæssoh, hag é oé bet hilleih en doé bet commancet hemb guellet monnèt bet er pen. Anfin er greden e chomé guet-hou, arlerh en dout goulennet avis touchant guet unan, touchant guet un aral, e oé en en devehé collet é amzér hemb disquein nitra. Neoah, èl m'en doé en eutru El Leu disquet penaus n'en dès nitra goah eit hum ziacouragein, ean e laras doh-t-hou é hunan : marcé ean en devehé guellet gobér er péh n'en doé quet hellet hilleih aral. Rac-cé, lan a gourage ha carguet a gonfiance é Doué hag ér secour a béhani é oé én gorto a gavèt guet Santès-Anna, patronès er Vretonèd, ean hum laquas a zevri de studial er breton.

En eutru El Leu en doé nezé ardro hantér-hand vlai. Mæs nag é ouaid, nag en diæsemant n'en doé quet parreit doh-t-hou a zisquein er péh en doé laqueit quer sonn én é chonge; n'hum ras quet a hantér d'er studi-cé. Ag er sôl é venné disquein conz er breton; rac-cé ean e hras ean-memb ur

grammær, hag ean e scrihuas ag é zorn open tri-uiguênd pagen ar bapér follenneu bras. Marcé a pe vehé hanàuet er grammærcé, open ul labour perhuéh groeit guet sourci, é vehé hoah cavet én-hi ur fæçon forh-æs de zisquein bean conz é breton. En eutru El Leu ne houlenné gouyèt a vreton meit quement e vehé bet requis dehou eit cheleuèt covézioneu er berhinderion a Santès-Anna; mæs Doué, péhani e ra perpet é zonæzoneu guet larganté d'er ré zou a volanté vad hag e boéni eid ou devout-ind, e ras dehou mui eit ne houlenné, ha deit-oé bet duah erhoalh doh er breton, nepas hemb quin aveit cheleuèt er hovézioneu, mæs hoah aveit gobér predêgueu.

Neoah ne fal quet larèt é ma bet jamæs forh pur é fæçon de zivis. Attàu a pe gonzé é hanaté un dra-benac ag ur gal én-hou, mæs a fæd el livrigueu en dès bet groeit hag er ré ag é véditationeu en dès bet scrihuet, me grèd é mant scrihuet é gùel lavar eit ne oé é ziviseu.

---

## CHAPISTR V.

**EN EUTRU EL LEU É GUÉNÈD HA COVÉZOUR É SANT-PIÈR.**

A houdé gùerço en duchentil péré e oé er pèn a gollégieu er gouvernemant e huélé guet droug-calon en duchentil escobèd doh ou devout scôlaerion én ou seminérieu bihan hag er jesuitèd é hobér er scôl dehai. Rac-cé ind hum glêmé d'er roué én ul larèt é yé d'er seminérieu-bihan istroh eid er ré e venné bout bêlean; èl pe ne vehé quet libr de bep-unan monnèt d'er scôl él léh ma carehé. Anfin, conseil Charles X e dourmanté quement er heih roué a zivout en escobèd hag a zivout er jesuitèd de béré ou doé reit ou honfiance, m'en doé groeit un ordrénance d'en huéhzêcvèd dé a vis mai eit boutein er vêlean a gompagnoneah Jesus ér mæz ag er seminérieu-bihan, a béré é oé bet reit er garg dehai. Ret-oé bet ehué enta d'er ré a Santès-Anna qùittat ou scôlaerion. Nezé en eutru El Leu, guet puar pé puemb aral ag é gompagnonèd, e zas de Huénèd. En eutru de la Motte, péhani e oé escob é Gùénèd ur blai quênt,

ou receuas ér guér ag é escobty, hag er gueih jesuitèd hum logeas èl ma hellent en un ty ar en doss, é ty en duchentil de Penvern. A va-hont en eutru El Leu e yé d'overenein de sant Pièr, er réral e zischenné d'en ilis ag en Orselinèd, ar er porh. Goudé ou dout passet inou un nàu misiad benac, ind e zas de chom d'er ru en Drézen, d'un ty e ras en eutru Escob dehaï. Anfin uinêc vlai é oé bet en eutru El Léu én ty-cé, bet quen n'en doé bet en eutru Martin ag en Alré prenet er houvand ag en Orselinèd hag er reit de gompagnoneah Jesus dré en arben ag é zeu vab, Artur Martin ha Félix Martin, jesuitèd. Ér houvand-cé, péhani e zou bremen collége Sant-Françæs-Xavièr, é tremeinas en eutru El Leu er rest ag é vuhé hag é varhuas.

Er péh e hras en eutru El Leu é Gùénèd e zou hanàuet mad. Bamdé é yé d'en ilis cathedral d'overenein ha de cheleuèt covézioneu. Pihue n'en dès chet hoah chonge a chapél Bé sant Uissant hag ag er gadoër a govézion a zorn déheu èl ma yér a dal de vé patrom Gùénédis? Bras-é en nombr ag er benitandèd zou bet inou é larèt ou foénieu eit bout consolet, eit discléri ou féhedeu, ha bout pardonnet a nehai.

En eutru El Leu e houyé consolein er haloneu chagrinet. Ur gueih vam, péhani n'en doé meit ur mab é hunan, e ouilé ar é varhue, arrihuet rai abret aveit-hi, mæs arrihuet é cours eit monnèt d'er baraouis; rac marhuet-oé quênt col er santeleah ag é vadient. Forh digonsol ma oé, hi e ouilé enta d'hé mab, a pe zas un dé de zigarg hé haloneu chagrin d'en eutru El Leu : « Ah! emé hé zad spirituel dehi, » hou mab e zou ér baraouis, ean e zou » eurussoh inou aveit guet-n-oh. Ean e zou » oueit devad en Eutru Doué guet en Ælèd; » rac ean e zou marhuet hemb col græce » é vadient. Ean e bèd en Eutru Doué aveid » é dad hag aveid é vam. Hama, hà hui » zou coutant? A pe varhuehet-hui ean e » larou d'en Eutru Doué : men Doué, » dégasset ehué me mam devad oh eit ma » vou guet-n-ein doh hou cârein, ha nezé » hou croaidur e zei splan ha caër èl un » Æl d'ou quemér dré en dorn hag e larou » d'oh : deit guet-n-ein, me mam, de hùélèt » Doué. »

Er vam péhani en doé cleuèt er honzeucé, e laré penaus arlerh n'hi doé mui ouilet d'hé mab. Er chonge ag é vonheur hi honsolé. En eutru El Leu e houyé consolein,

mæs ean e houyé ehué tennein er béherion devat hou eid ou laquat de dostat d'er govézion. Unan a zevérieu ur bélég e zou galhuein er grechénion de receu er sacremanteu. Ne gredé quet ean é hellé ou galhuein dré en nerh ag é voéh ér hadoërieu predêg, ean hum chervigé a voyandeu aral. Rac-cé ardro en dé é oé én ilis, hag a pe ne oé én é gadoër a govézion é oé étal d'hi. Mæs el liessan é oé abarh hag èl ma laré unan-benac nezé : en hani en devehé de scrihue ul lihér d'en eutru El Leu e hellé laquat ar en adrès a nehi : én é gadoër é Sant-Pièr, ha sur vehé é lihér a vonnèt dehou.

A pe oé achihue é govézioneu, é laré é office pé é chapelet carguet a védalieu de béré e voqué taul ha taul, hag er péh e douché muihan hoah er ré er güélé oé er havèt perpet ar é zeuhlin hantér cromet bet en doar. Chetui é voyandeu-ean eit gounit er béherion. Discoein e hra é oent mad dehou rac én dro d'é gadoër bet-oé attàu hilleih a benitandèd. Peur ha pinhuiq, rah é oent queige-meige étal d'hi é hortoz ou zro de govessat.

Én ur vonnèt d'é bredeu pé de hùélet unan-benac clan é cavé hoah en tu de hou-

nid ur péhour benac dré é ziviseu pé memb dré é vin. Un dé ean e gavas ar ur ru a Huénèd un artisan dibress hag hemb labour. En eutru El Leu doh hum gavèt guet-hou e laras dehou : a pe ne hoès chet a labour, deit d'em gùèlèt en anderhuemen. Donnèt e hras enta d'er hours merchet én ingorto a gavèt labour, mæs ne oé quet labour èl e gredé-ean en doé en eutru El Leu de guenig dehou, rac-cé a pe arrihuas er heih artisan é oé bet laret dehou aben : hum laqueit azé ar ou teuhlin ha me ya d'hou covessat. Allas! ne gredas quet larèt pas, ha quentéh ar é zeuhlin, er peur deuéhour hum laq de govessat é béhedeu. Forh hir oé bet é govézion, mæs forh pourfitabl ehué, rac a houdé ean e zalhas mad de dostat d'er sacremanteu.

Ur hùéh aral, en eutru El Leu e hounié calon un eutru a Huénèd a ziarben é gui. Ean en devehé càret erhoalh credein conz d'en Eutru-hont ag er stad ag é inean; mæs ne hellé quet cavet en tu. Rac-cé, sèl-gùéh ma passé étal d'hou, ean e saludé en Eutru hag e floretté é gui perpet guet ur min amiabl. Anfin en Eutru-hont e gouéhas clan hag e houlennas ur bélèg; ne hanàué quet calz a vêlean, rac ne dosté quet eid ou

hanàuèt. Pihue e vennet-hui, e oé laret dehou, e houlennamb-ni? Ah! emé er hlan, bet e zou dré-cé ur houh bélêg hag e daul e doq d'ein a p'em hav ar er ru hag e floret me hi, quèrhet de glasq henného d'ein. A ziar er honzeu-cé, en dud-hont e hanàuas aben é oé en eutru El Leu oé. Rac-cé ind e zas d'er hlasq, hag er hlan e laras d'é dad spirituel é oé e vin hag é air coutant en doé touchet é galon.

Anfin bet é oé hoah é Gùénèd un dén aral ha ne hré quet é zevérieu a religion pé n'ou groé meit a hantér. En eutru El Leu en doé hoant erhoalh de zivis doh-t-hou, mæs ne houyé quet penaus hum guemér. Neoah, èl ma té bamdé en dén-hont d'en overen, un dé, èl ma yé ér mæz ag en ilis, en eutru El Leu e yas én é raug de guenig deur beniguet dehou. Arlerh en dra-cé, en dén-hont, péhani e oé bet pêl soudard, n'en doé mui peah na tranquillité bet quen n'en doé hum rantet d'er govézion; attàu é oé é chongeal ér min gracius hag én air a amitié guet péhani é oé bet queniguet deur beniguet dehou. Anfin, ean e houlennas en eutru El Leu eid er hovessat, hag e laras dehou penaus é oé bet touchet é galon.

En ol moyandigueu-cé a béré en hum chervigé en eutru El Leu e ziscou ne chongé meit én un dra, ne houlenné meit un dra : m'en devehé pliget guet Doué turel é vénédiction ar nehai eit conversion béherion.

Ne oé quet hemb quin er béherion vras e gavé secour guet-hou én dobérieu ag ou housciance ; hilleih a duchentil bêlean a Huénèd hag ag én dro e hré dehou ou honfiance hag er heméré eid ou zad spirituel, péhani e ré dehai aviseu santel eit hum acqùittein gùel ag ou harg sacret a vélêg. « Ne gavan mui covézour erbet d'em » chonge, e laré unan a nehai, a houdé » marhue me heih tad El Leu ; sur-oen » dalhmad ag er havèt-ean ; n'em boé meit » monnèt de Sant-Pièr, dedal é gadoër, » é misq er fidélèd aral, me zro e arrihué » abret pé dehuéhat. »

En eutru escob ean-memb, en inourabl eutru de la Motte, en doé-ean choéget eid é govézour. Conz e hrér hoah ag er fidélité guet péhani é yé en eutru El Leu peb gùinér d'en escobty, hag ag en humilité hag er respet guet péré é laré ér sacristi a Sant-Pièr d'en eutru Escob : monnèt e hrein d'ur mission er suhun-men e za. En eutru escob

e gomprené er gonz-cé hag e laré : hama, *père Le Leu*, quênt ma yehet'é raug, hui e zei d'em gùélèt; hag en eutru El Leu e yé.

Anfin, hilleih a dud devot a bep stad hag a bep ouaid e vourré er choége eid ou Zad spirituel. Ean ou disqué d'hanàuèt pènaus en hum stag rai er galon doh en treu crouéet, ha petra e oé ret gobér eit hum zistâg a zoh-t-hai. Rac-cé ean e laré : é tair fæçon en hum staguér rai doh en treu ag er bed-men.

De guetan, dré er mimoér é chongeal én-hai, ha doh ou laquat én isprid.

En eil, dré er galon doh ou hârein, ha dré er goal-deicheu de béré en hum zoug forh-æs en inean.

En dairvèd, dré m'en dé ret d'emb cavèt en treu crouéet, quemér sourci a nehai, dré el labour e zou ret d'emb gobér a fæd en ol treu ag er bed-men. Èl-cé en hum stag er galon doh en treu crouéet.

Er moyand d'hum zisobér a zoh-t-hai e vou hum chervige ag en hoarn hag ag en tan, de larèt-é, é ma ret a zevri en devout ur volanté crihue èl en hoarn de réglein er chongeu, en isprid, de zihoal doh en imagination ha doh er houst e zou én-amb eid er péhèd; hemb ur volanté crihue èl-cé,

ni e vou perpet sclavèd d'er goal-deicheu hag attàu gouniet dehai. Ret-é én devout ur garanté doh en Eutru Doué hag e vou tuêm èl en tan eit dihoal doh er squêndeu ha commance dré laquat en deulegad de ziovér én ou selleu, hag en tead én é gonzeu. Ret-é nezé sellèt Jesus-Chrouist ar er halvar pé ér sacremant adorabl ag en Autér.

---

## CHAPISTR VI.

### EN EUTRU EL LEU MISSIONÉR É ESCOBTY GUÉNÈD.

Épad en deuzêc vlai dehuéhan a vuhé en eutru El Leu, ean e yé d'er missioneu breton a escobty Gùénèd, de béré é oé galhuet a berh en duchentil personnèd. Neoah biscoah predêg bras erbet n'en doé groeit. Er muihan m'en doé conzet dirac en dud e oé guet é scôlaerion. Ne oé quet enta en eutru El Leu ur predêgour, na n'en dé bet jamæs é chonge bout. Rac-cé ur huéh quetan ma oé bet laret dehou crapein én ur gadoër predêg, é oé bet forh souéhet cleuèt queniguein un dra èl-cé dehou. Unan ag é gompagnonèd jesuit er goulennas de vonnèt guet-hou d'hobér ur retrèd de léannési, hag e laras dehou quemér en hantér ag er predêgueu; mæs en eutru

El Leu e ras en digarg a guement-cé, én ul larèt ne houyé quet conz doh en dud nameit én é gadoër a govézion. Hama, emé é gompagnon dehou, hui e bredêguou dirac el léannési-cé èl ma conzet dirac ur penitand e vou guet-n-oh én ou cadoër. Anfin en eutru El Leu, dré aboeissance hag eit rantein chervige, hum laquas de bredêg èl ma hellé. Mæs biscoah coutantoh ne oé bet el leannési-hont a bredêgueu en cutru El Leu; oueit-oé bet é ziviseu bet en dondèd ag ou halon. Er retrèd-hont e ras ehué courage dehou, hag a houdé ean hum laquas de héli er missioneu e hré er Jesuitèd én escobty.

Er garg en doé en eutru El Leu ér missioneu e oé larèt er beden de vitin ha gobér er méditation. Ean en doé ur vod de larèt er beden ha d'hobér er méditation péhani ne jaugé meit doh-t-hou é hunan. Rac-cé me ziscoei amen er pourfit e hellé er fidélèd tennein ag é fæçonieu de bedein ha de bredêg.

De guetan, quênt commance er beden, ean en doé attàu er gustum d'espliquein reih penaus seuel er galon trema Doué. Arlerh en devout èl-cé hum laqueit guet er bobl dirac Doué, ean e hré hoah un tamig esplication ar bep act ag er beden,

hag ér fæçon-cé ean e zougué en dud de zerhel ou chonge é Doué ha de bedein guet muyoh a zevotion. Él-cé aveid *Hun Tad péhani e zou én nean*, attàu é oé sourcius a larèt é oé bet groeit er beden-cé dré hur Salvér ean-memb hag en en doé merchet abarh ol er péh e zeli un dén goulen a fæd dobérieu é inean ha ré er horv.

En eil, ean e gommancé er méditation ar é zeuhlin, dré un act a offrand hag a gonsécration de Zoué, d'er Huérhiès santel ha d'en Ælèd-gardién. Goudé en act-cé ean e sàué, hag e zeu zorn é croéz ar é galon, ean e hré ul lusq a zéheu dehou guet un air gracius eit saludein é Æl mad, hag e zistroé d'en tu clei guet ur min e hourdrous eit boutein en diaul pêl a zoh-t-hou. Quement-cé é oé deja dégass chonge d'en ol a vadeleah en Eutru Doué péhani en dès reit un Æl de bep dén eit derhel mad dehou ar en doar, hag a fallanté en diaul péhani e zou attàu én dro d'emb eit clasq hul laquat de béhein memb a pe hramb en œvreu santellan.

Méditationeu en eutru El Leu e oé pend'er-ben un divis étré er bobl e oé doh er cheleuèt hag en Eutru Doué. Hag, é gùirioné, petra-é ur méditation? Gobér médi-

tation e zou dégass én ur chonge ur hùirioné pé ur vertu benac ar béré é vennamb réglein hur buhé. A p'en dé diazéet mad én hur chonge er hùirioné pé er vertu-cé, é ma ret laquat hun isprid hag hur ræson de studial, d'hanàuèt ha de gomprenein penaus ha petra gobér eit gobér un implé vad eid omb a fæd er hùirioné pé er vertu péré e zou én hur mimoér hag én hun isprid. Anfin, a p'en dé studiet, hanàuet ha comprenet mad er péh hur sel ér huirioné hag ér vertu-cé, mar cavamb en hun nès bet tennet pourfit a nehai, er galon e zou douguet de drugairéquat Doué ha de houlen guet-hou ma hrehemb hoah gùel, ha mar cavamb n'hur bé bet groeit nitra, hur halon anquinet hum zoug de houlen pardon ha de guemér résolutioneu vad.

Hama, méditationeu en eutru El Leu ér missioneu e oé èl-cé. Ean e attercé en Eutru Doué dirac en ol èl ma vehé ind en devehé bet goulennet. Ha dré er goulen-cé, ean e hré aben chongeal ér huirioné en doé d'espliquein. Arlerh er goulen-cé, ean e gonzé doh er bobl èl p'en devehé en Eutru Doué rescondet, hag er rescond-hont e laqué en isprid d'hanàuèt ha de gomprenein en devérieu e oé ret pratiquein. Anfin, dré

acteu a drugairé hag a gontrition, ean e laqué en dud d'hobér réflexion ha de guemér résolutioneu vad.

A guetan m'en doé en dud cleuèt predég èl-cé, é oé bet souéh guet-hai; mæs aben er fin en ol e vourré a nehai hag er vêlean ind-memb en doé hilleih a bligeadur é cleuèt méditationeu groeït èl-cé.

Bonheur en eutru El Leu e oé bout ér missioneu, mæs é goutantemant hum ziscoé splan d'en déieu caër ag er gommunion general. Ol en dud e huélé erhoalh é oé coutant hag eurus a p'er sellent doh corn en autér, é zeulegad dré bep dihue huéh sàuet trema en tabernacl. Ah! inou, épad en overen bred, ean e adoré hur Salvér én é sacremant adorabl; ean e bedé eid er ré e yé de dostat d'er gommunion; ean e houlenné pardon eid er ré ne oent quet bet pêl-quênt é communiein. Ean e houlenné muyoh-mui a zevotion eid er ré e gommunié liès; anfin, ean e houlenné persévérance aveid en ol. Quentéh m'en doé communiet er bélég doh en autér ha ma oé achihue en acteu quênt er gommunion, aben é crapé doh pasen en autér, eit larèt ean-memb er Gonfiteor. Quênt tostat d'en Eutru Doué eit receu hur Salvér Jesus-Chrouist ér gommunion é ma

ret d'emb hum humiliein, hum hanàuèt hóah péherion. En eutru El Leu é larèt er Gonfiteor, é scoein ar é galon d'en *Domine, non sum dignus*, e hré un act a humilité é hanhue é benitandèd hag é hanhueu ol er ré en doé er bonheur de dostat dòh en daul Vasq.

Ér missioneu de béré é yé ha drès pelletra ér ré dehuéhan, ne héllé quet cheleuèt covézioneu ol en dud en devehé bet caret er hemér eid ou Zad spirituel. Rac-cé él liessan, ean e gueméré en dud couh hag e lausqué a costé er ré youanq. Perac en hum ziscoé-ean douguettoh d'er ré couh? Ah! e laré-ean, en dud couh e zou æssoh de gonvertissein hag ind e bersevér guel eid er ré youanq. Er ré youanq, em'ean, e zou rai sorbet guet er pligeadurieu ag er bed, ne chongeant quet calz én Eutru Doué, ne sellant quet er marhue a dost, pêl-é doh ou isprid er chonge a jugemanteu en Eutru Doué, mæs er ré couh e huél splannoh ne tal de nitra er bligeadurieu ag er bed-men, ind hum gav tost d'er marhue, ind e zouge jugemanteu en Eutru Doué, ind e chonge liès én ou fin dehuéhan, hag él-cé, ind hum gonvertis æssoh, ind e bersevér guel ér mad. Er Sperèd-Santel

é lar chué : chonget én hou fin dehuéhan ha ne béhedet quet : *memorare novissima tua et in æternum non peccabis.* Er péh e chongé enta en eutru El Leu a zivout conversion ur péhour e oé revé Doué; racdé ne vern pihue-omb couh pé youanq, mar fal d'emb hum gonvertissein ha derhel mad arlerh de chervige en Eutru Doué, chongeamb én hur fin dehuéhan.

A pe zé en eutru El Leu ag er missioneu d'er guér, é yé arré goudé un tamig dischuéh de gavét é benitandèd de sant Piêr. Goudé en dout achihuet é labour én ilis é té d'é bredeu; mæs arlerh é bredeu ne gollé quet é amzér. Ha perac col en amzér péhani e zou quer bèr hag e zou reit d'emb eit labourat ar hur santeleah ha méritein er baraouis. Ean e bourfité enta ag é amzér é scrihue livrigueu a zevotion é breton hag é gallêc, pé santanteu devot ar folennen papér. Goudé en dout-ind scrihuet, ean e liré ou mollein. Nezé, ean e gargué é gadoër a govézion a nehai ar un dressoér en doé ean-memb groeit én-hi drest é bên. Hag ean e ré a nehai d'é benitandèd ha mar-a-huéh d'er ré e gavé. Dré-cé ean e gavé en moyand de gonz ag en Eutru Doué d'en ol.

## CHAPISTR VII.

**EN EUTRU EL LEU ÉN É ZEHUÉHAN MISSIONEU É GOUÉH CLAN.**

En eutru El Leu en doé goanneit mad a fæd é yehaid ér puar blai dehuéhan ag é vuhé ha perpet é oé hantér clan. Mæs en doustér ag é gonzeu, er bligeadur de rantein chervige d'en ol, er min coutant e ziscoé dalhmad ar é face ne vihanné é nitra. Marcé neoah un dra en devehé bet guellet laquat un tamig chagrin én é galon. El m'en dé : a pe vehé bet laret dehou chom ér guér de soignein é yehaid. Mæs é supérior e houyé erhoalh péguement é câré é gueih vissioneu. Er fatig e gavé én-hai e ré, larèt vehai bet, mui a nerh dehou. Er chonge memb é telié monnèt abrest ag er guér de unan-benac e renehuéhé é gourage. El-cé ag er mitin ma oé ret parti é vegurussé, a buemb ær é oé é overennein, ha monnèt e hré ag en ty coutant èl ur hroaidur e ya d'un tu benac; mæs ne oé quet neoah ur bligeadur naturel e glasqué ér missioneu, er grèd de laquat gloér en Eutru Doué de splannein muyoh-mui é calon

en dud-oé. Un intampi carantéus eit salvedigueah er béherion el laqué de vout joéius. Hà ne oé-ean attàu bélêg, ministr J.-C. péhani e ridé carguet a fatig arlerh en deveden fariet. Ah! héli er bugul e fallé d'é galon, ha merhuel é creis é labour vehé bet é vonheur.

A houdé guerço é laré d'é gompagnonèd en en devehé caret merhuel én ur mission benac ar er mæzeu, pé doh en autær é overennein, pé er gadoër predêg, pé hoah é cheleuèt covézion ur péhour benac; rac, e laré-ean, é verhuel el-cé é varhuér èl ur soudard é armage én é zorn é combattal énep d'anemisèd é Roué. Merhuel ar er mæzeu, em'ean hoah, eit dihue ræson : rac en dud a ziar er mæzeu e bed en Eutru Doué a pe yant d'en interremanteu, ha m'em behé hilleih a bedenneu en dé a me interremant, ha mar varhuan é quér, n'em bou quet a bedenneu guet en duchentil, rac ne yant ind d'en interrémanteu nameit dré guriosité pé eit héli er vod. En eil ræson : é quér, em'ean, é paiér quirroh interrein ur marhue eid ar er mæzeu. Touchant é vehé bet tostig arrihuet e zesir guet-hou.

É mis gourhelin ag er blai 1849, en eutru el Leu n'hum gavé quet quer yah ha tostig n'en devehé a nehou é hunan goulennet chom

ér guér. Mæs èl m'en doé bet liès cavet en nerh é tonnèt dehou én é labour, ean e yas hoah de vission Pluneret. Na coutantet oé-ean deustou ma oé clan a vonnèt de barræs Santès-Anna de béhani é telié quement a hræceu. Contein e hré hoah ar hé secourieu.

Neoah é Pluneret é trougsantas é fin dehuéhan. Gobér e hré hoah é véditationeu ha queméret en doé mar a benitand. Mæs un dé é larèt en overen a houïl sant Bonavantur, ar er honzeu-men e laré sant Paul : « santein » e hran me fin dehuéhan hag en amzér a » me marhue e zou tost. Combattet e mès » erhat, achihue-é me zremén ar en doar, » goarnet e mès er fé, ne chom mui aveid » on meit gortoz er gourônen a justice e » hoarn d'ein me juge éternel. » Er honzeu-cé, e yas dôn én é galon, hag ean e ouilé doh ou larèt. Arlerh é overen, en dar hoah én é zeulegad, ean e laré d'en duchentil missionérèd aral : En eutru Doué e za a me avertissein é telian merhuel abrest ; é tan a leinein er honzeu-men : « santein e hran me fin dehuéhan, hag en amzér a me marhue e zou tost. » Me mès laret er guirieu-cé dihue huéh èl én drespet d'ein. Oh ! ya, er honzeu-cé em sel, abrest é varhuein. Mæs ne mès chet credet en em sellé en dehuéhan con-

zeu-men : « Combattet e mès erhat, goarnet » e mès er fé, ne chom mui eid ön meit » gortoz er gourônen a justice e hoarn d'ein » me juge. » Ah! ne mès chet credet en em sellé er honzeu-cé.

En eutru El Leu e oé é hunan d'é avis a fæd er péh e zé a leinein én é overen, hag en duchentil bêlean en doé-ean cleuet e laré : mar sant en eutru El Leu é fin dehnéhan ha mar dé gùir é ma tost é varhue de zonnèt, ean e hel larèt ehué guet gùirioné en en dès combattet erhat énep d'en diaul hag en en dès goarnet er fé. Ean e hel, e larent-ind, bout én gorto ag er gourônen a justice ér baraouis. *Justus prior est accusator sui.* Prov. Ch. XVIII, v. 17.

Un dén just, emé er Sperèd-Santel, hum accus ean-memb er hetan. Hanni a nehou é hunan n'en dé carguet a accusein é nessan, a vihannoh bout galhuet d'er gobér. Mæs ol en dud en dès d'hum accusein ind-memb ag hilleih a offanceu ou dès groeit de Zoué. En dud just ha santel ar en doar, er Sænt, én ur guir, acourset de zischen én dondèd ag ou housciance, en dès dré ou humilité vrais hum gavet péherion dirac Doué; rac sèl-mui ma oent santel, sèl-mui é huélent en distérran faut ar ou inean; haval doh er hristal

fin ha doh en eur pur, sèl-mui ma luhaat; sèl-mui é huélér en houé e ya ar néhai. Hemb larèt é oé en eutru El Leu ur Sant, me larou neoah ean e havalé doh ur Sant, a pe ne gredé quet hum sellèt èl ur servitour de Zoué péhani en doé combattet, péhani en doé goarnet er fé hag e zelié bout én gorto ag ur gourônen én nean. Naren, ne vern péh sort œvren mad e hramb, ni e zeli attàu larèt é omb serviterion inutil ha laquat hur honfiance é miséricord en Eutru Doué.

En eutru El Leu, couéhet clan a zevri é Pluneret, ne gollé quet eit quement-cé tam ag é gourage. É gompagnonèd neoah e gue-nigueas dehou er hass de Huénèd; mæs guèt e oé bet guet-hou derhel mad dehai ha mon-nèt guet-hai d'ur mission aral de Gamorh. Inou é hras é zehuéhan labour. Queméret en doé bet hoah ur penitand benac, ha gobèr e hré attàu é véditation. Neoah é nozeoheu e oé fal, lom copsquet erbet ne hellé quemér; dissèhet ha carnet-oé d'er fatig, ha ret-oé bet dehou goarn é hulé. En hani e gousqué ér memb cambr guet-hou er hleué é larèt dré bep dihue huéh guet ur voéh truhéus: Ah! é yan de verhuel. Ean e laré er guir-cé nepas eit hum glêm a volanté Doué, a dra-sur, mæs quêntoh guet en hirreah d'achihue

é berhindèd ar en doar eit monnèt devat Doué.

---

## CHAPISTR VIII.

### EN EUTRU EL LEU E ZA DE HUÉNÈD HAG E RECEU É SACREMANTEU.

En eutru El Leu e laré en 'en devehé câret merhuel én ur mission benac ar er mæzeu; mæs en Eutru Doué e venné m'en devehé é servitour marhuet é Guénèd. Doué e venné ehué rein d'er jesuitèd aral un exampl a batiantèd hag a humilité én ur hlinhuèd, hag un exampl a gonfiance én ær ag er marhue. Rac-cé en eutru El Leu e zas a Gamorh d'é gouvand ag en Orselinèd, hag arrihuet-oé bet inou forh trist ha forh goan d'en drivèd dé ar-n-niguênd a vis gourhelin. Ean-memb en doé goulennet er hetan donnèt d'er guér; chetui er péh en doé laqueit quement-cé én é chonge. Couéh e hras vagannet én é gadoër a bénigen ha ret e oé bet en doug d'é hulé. Quentéh m'hum gavas dilouïet ag er goahat e zé ag en devout, ean e laras : casset-mé de verhuel de Huénèd, rac amen me hra rai a stâl d'en eutru person. A dra-sur er stâl-cé e vehé bet forh douce d'en eutru person a

Gamorh péhani en doé aveid er houh missionér ur gùir istim. Splan mad-oé gùélèt en amitié hag er respet ou doé en eil ag éguilé a pe zas person Camorh, deu pé tri dé goudé, d'hum durel ar é zeuhlin étal gulé en eutru El Leu eit goulen guet-hou é zehuéhan bénédiction. Ne houyan quet guet pihue a nehai ou deu é vehé bet gùélet er vrassan humilité. Er person e houlenné bénédiction er missionér, hag er missionér e laré : nepas, hui-é d'hi rein d'ein. Nepas, hui, e laré arré er person, deit-on esprès d'hi goulen guet-n-oh. Aben er fin, ret-oé bet d'en eutru supérior commandein d'en eutru El Leu hi rein d'en eutru person. Nezé, quer bean èl er gonz, er heih clan e sàuas ar é gan-azé, e hras sin er groéz, e joéntas é zeu zorn hag e scùillas é zehuéhan bénédiction ar er bugul a barræs Camorh, hag ehué ar en devèd péré e zé ag hum santefiein én ou mission.

En dé ma arrihuas en eutru El Leu é Gùénèd, ean en doé bet hoah nerh erhoalh eit crapein é hunan én é gambr ; mæs en trenoz er médecinour e laras é oé mal er sacremantein ; deustou neoah ne huélé quet hoah un dangér a varhue tost. En avis-cé e oé mad, rac en eutru El Leu e hellé tremeinein én un taul, uset ma oé, nepas quement d'er

hlinhuèd èl d'er fatig ha d'el labour. En trenoz enta er hlan e oé preparet de receu er gommunion. En eutru supérior e gassas dehou er Sacremant, hag er jesuitèd aral en hélié. Anfin en eutru El Leu é huélèt hun Doué a garanté é qùittat é dabernacl eit donnèt d'er havèt, hum santas ean-memb gouniet d'er garanté, hag èl m'en doé confiance é pardonné hur Salvér é béhedeu dehou, ean e houlennas hoah pardon guet en dud. Rac-oé, guet en dar én é zeulegad, ean e bedas ol er ré e oé én dro dehou d'ancoéhat er boén en devehé bet groeit dehai dré é gonzeu pé dré é œvreu. Receu e hras nezé Jesus-Chrouist hur Salvér ér sacremant adorabl ag en Autér, péhani-é consolation er ré clan, nerh er ré e zou é verhuel, hag ur remæd énep de dantationeu en diaul, péhani e zoubl é ardeu eit laquat mar guel hoah en hani e varhue de gol é inean. A dal nezé en eutru El Leu e yas attàu ar hoannat.

É batiantèd e oé bet perpet dalhabl épad é glinhuèd. Guet ur fé bihue é sellé doh é grucefi péhani e oé staguet én é hulé, dirac é zeulegad, hag er chonge ag hur Salvér staguet doh er groéz e hré dehou bout perpet douce ha carantéus a imur. A pe dremeiné ur hloésen benac a ziar nehou, quentéh é

laré ur gonzig benac d'er ré e oé étal d'hou hag é bré ur güen-hoarh dehai, pé ean e sàué é zeulegad trema en nean, én ul larèt unan ag é badennigueu devot; anfin er ré hum avisé doh-t-hou er güélé attàu é pedein.

Bet er marhue é hès de zougein a berh en diaul, ér momand eahus-cé é toubl é ardeu eit trompein hun inean hag eit hi hol hoah mar guel. Nezé é ta er goal isprid-cé de guenig er chongeu énep d'er fé, d'en espérance, eit hur parrat a gârein Doué; nezé hoah é cred memb solitein un dén d'er chongeu lous énep d'er burtèd. En eutru El Leu, hág ean e oé bet solitet de gouéh én drougueu-cé ha de gol confiance, ne houyér quet. Mæs sur, ean hum hoaranté doh ardeu Satan a pe laré é voquein d'é grucefi : « *Men Doué,* » *me féhedeu en dès bet coustet quir d'oh;* » *Güérhiès santel, galhuet mé devad oh.* » Hui péhani e lein en dra-men, péh sort soliteu e hrei en diaul d'oh én ær ag hou marhue? péh sort tantationeu hou pou-hui? Dén ne houi; mæs en Ilis e lar d'oh, hou catechim el lar ehué gobér acteu a fé, a espérance hag a garanté a pe vehet én dangér a varhue. Ne zouget quet en diaul guet é dantationeu nag épad hou puhé, nag én ær ag hou marhue. Haval-é doh ur hy ariet guet ur

rangen. Ean e hel harhal doh er ré e bas étal d'hou, mæs ne hel croguein é zènt meit ér ré è ya rai dost. En diaul e rei tantationeu d'oh enta, ean e grion ar-n-oh col er fé, en espérance hag er garanté, ne zouget quet, rac hui hum dennou a zangér dré er beden, hui e feahou er goal sperèd dré er fé, en espérance hag er garanté. Groeit èl en eutru El Leu ha hui hou pou secour guet Doué.

---

## CHAPISTR IX.

### SANTIMANTEU A ZEVOTION EN EUTRU EL LEU ÉN É GLINHUÈD. — BÀN E VARHUE.

En eutru El Leu, a pe oé é creis é yehaid, e zougué é chapelet én é zeourn él léh ma yé, én é hulé épad é glinhuèd é oé hoah guet-hou. Perac en devehé-ean quitteit un dra péhani e zégassé chonge dehou ag hur mam beniguet; ma ne hellé mui el larèt, ean e ziscoé attàu é zevotion d'er Huérhiès Vari é voquein dehou.

A pe zé en noz de gours peden ha ma ne oé quet quer calet er gass ar nehou, ean e laré d'en hani e oé étal d'hou doh er goarn larèt er beden. N'hi goulenné quet hir. Ean e verché ean-memb er ré e venné

é vehé bet larèt : hun Tad péhani e zou én nean; mé hou salud, Mari; me grèd é Doué; en acteu, hag er beden *Angele Dei*, eid é Æl gardién. Chetui er pedenneu e houlenné. Mar ne hellan quet, e laré-ean, rescond hui e larou rah ha m'hum joéntou a galon doh er guirieu e larehet.

Mæs ne oé quet de noz ha de vitin é pedé hemb quin, dalhabl é oé é chonge guet Doué. El-cé, en dé quênt é varhue, d'er hetan dé ha tregond a hourhelin, gouil sant Ignace, patrom compagnoneah Jesus, ean e houyé é telié en eutru Escob, ardro chair-noz, donnèt de rein bénédiction er Sacremant é chapél en noviciat; rac-cé, é tro en dé, é oé é chongeal én eutru Escob. A dra-sur hilleih a gonsolation en devehé bet é huélèt en eutru Escob, mæs er chonge a receu é vénédiction eid en dehuéhan gùéh, e vâgué muyoh e zevotion. Er vénédiction càret-hont oé bet enta er hetan tra e houlennas, hag ean en devoé-hi bet guet santimanteu caër a fé hag a respet.

Ag en dregondvèd dé a hourhelin ol en dud e gredé é oé parihue guet eutru El Leu; mæs ean é hunan, èl p'en devehé gouyet é ær dehuéhan, e laré : ah! ne varhuein quet arhoah, gouil sant Ignace,

rac ne vehé quet bourrabl en dout ur marhue én ty d'un dé bras èl-cé. D'en déieu gouil é ma ret bout joéius ha me marhue e rehé gueu doh er joéieu e zeliet hou pout en dé a houil hun tad hag hur patron. Ne varhuas quet en dé-cé ehué; mæs ardro en noz é té dehou fallaen ar fallaen quen ne gredér é yé de dremeinein a pe zent. Tré ma padas unan ag er fallaenneu-cé, en eutru supérior e hras larèt pedenneu er ré én angoni. En eutru El Leu hum joénté a galon, mæs rai hoan-oé eit guellet larèt guir erbet. Neoah, arlerh ma passas er hloésen-cé a ziar nehou, ean e laras d'er supérior : « Bràu-vou guélèt hur » Salvér Jesus-Chrouist dé er jugemant » general é tischen ag en nean eit donnèt » d'hur jugein. Ah ! donnèt e hrei é creis » er splandér ag é hloér, en Ælèd én dro » dehou. Na caërret-vou güélèt nezé er » bed abéh stouyet dirac-t-hou. Eurus » vehemb a p'er hleuehemb é larèt d'er » ré salvet : deit, hui péré zou beniguet » guet me Zad, deit d'er baraouis. »

Ur huéh aral, arlerh ur goahad hoah, en eutru supérior e laras dehou er honzeumen ag en Aviél : *In patientia vestra possidebitis animas vestras*; de larèt-é, goarnet

hou ç'inean ér batiantèd. En Eutru Doué, emé attàu er supérior, e ven hou pureflein muyoh-mui ag hou péhedeu, hag hou laquat d'achihue hou purgatoér ar en doar. « Oh ! » emé en eutru El Leu, me yei d'er pur- » gatoér d'hobér penigen eid me misérieu » bihan, pé quêntoh eit me ré vras. » Mæs e laras hoah er supérior, ne vehet quet attàu pêl inou; é ma hou scapulér ar hou calon. « Ya, emé er hlan, ha nezé me » chapelet ehué hag open é on én gorto » penaus sant Dominiq, a béhani é ma er » gouil dissadorn em zennou ag en tan. » Ha gouil en Intron-Varia-en-Éerh, péhani » e vou dissul, em gùennou. »

Chetui é petra é chongé en eutru El Leu, chetui penaus é houyé laquat é gonfiance é Doué hag ér Sænt, chetui men-oé é ol sourci a fæd é zrougueu, n'en dès chet groeit stad a nehai eit hum glêm.

Anfin, memb a pe drelaté é ræson, ha ma farié é isprid, attàu é oé ar dreu mad é labourent. Hoah nezé é oé é chonge guet é vissioneu de béré neoah é oé ret larèt quenavou. É han de rein en assolven d'en dud-cé e zou doh men gortoz, é laré-ean. Hà hui zou coutant ma queméran men dillat eit monnèt d'hou hovessat, e laré un tamig

arlerh; mæs ur gonz el laqué tranquil : ne hoès chet a bermission é larér dehou, gorteit quen ne zei er supérior; hag èl ma oé bet acustumet d'aboeissein, é isprid en doé queméret er plêg ag en aboeissance-cé hag ean e aboeissé bet er pen.

En noz quênt é varhue, ardro nàu ær hantér, é credér é yé de dremeinein, pé a dra-sur é chongé en ol ne vehé bet mui oueit pêl; mæs ean e zistroas trema er supérior én ul larèt dehou : quêrhet de gousquèt, ne varhuein quet hineah; ar-hoah é vehet galhuet é cours. Hag en eutru El Leu é larèt er honzeu-cé, hàg ean en devoé en hanàuedigueah ag é ær dehué-han? hàg é Æl mad de béhani é oé quen devot en doé reit dehou hanàuèt pegours é telié qùittat er vuhé-men? Hellet-vehé tostig credein en dra-cé. Er péh zou sur, en eutru supérior ar é gonz e yas de gousquet, ha covézour en eutru El Leu e chomas guet-hou a hèd en noz, péhani e bassas doucig erhoalh ar er hlan betag ardro pedair ær de vitin. Mæs de bedair ær, un tamig quênt sôn er hloh, ean e houlennas seuel ag é hulé, é govézour e chongé é fallé dehou quemér un tamig dischuéh ar é fauteil hag ean er secouras de zischen d'en gueas. Er

heih clan, é léh clasq azéein, hum stouyas ar é zeuhlin é zivréh harpet doh borden é hulé hag é face en é zeourn, ean hum laquas de huannadal èl eid ouilein, én ul larèt er honzeu-men : *Parce Domine*, *parce Domine*. pardon men Doué, pardon men Doué. En eutru e oé guet-hou n'er hleuas quet mui é larèt gùir erbet, e gredas é oé vagannet, mæs ean e sàuas idan é bèn eit gùélèt petra e oé hag e laras dehou monnèt én dro én é hulé. Anfin, unan dré er secour ag en al, en eutru El Leu hum daulas én é hulé, ha rantein e hras é inean de Zoué. Marhue-oé. En eutru supérior e arrihuas quentéh ma oé bet guellet monnèt bet é gambr eid en avertis, mæs ne gavas mui meit corv en eutru El Leu; oueit e oé é inean de jugemant en Eutru Doué.

---

## CHAPISTR X.

### EN EUTRU EL LEU AR ER GULÉ-MARHUE ÉR PARLOER. É INTERREMANT.

Un tamig goudé marhue en eutru El Leu er hléhér a sant Pièr e hré d'hanàuèt d'en dud a Huénèd ne oé quet mui ér bed-men er bélêg-hont eit péhani en on devoé quement

a respet. En duchentil bêlean ag er gathedral en doé grocit dégass en orlemanteu overen eit gusquein er marhue, hag er supérior ag en ty en doé vennet ehué ma vehé bet dischennet ér parloër, é sigur m'en devehé bet en dud hellet donnèt d'er guélèt ha de bedein Doué eit-hou. Bet-oé ehué deu novice jesuit doh er goarn inou hag é pedein. Bras-oé bet on souéh a p'ou doé guélet er ré e zé de huélèt er marhue, é tostat dehou hag é voquein d'é dreid. Unan a nehai hum zrouguas tostig é huélèt réral é frottein ou chapeletteu doh-t-hou hag é trohein ag é vleàu eit cass guet-hai. Monnèt e hras de larèt d'er supérior gobér un dra-benac eit mirèt doh en dud-hont a hobér é quevér en eutru El Leu er péh ne hrér meit aveid er Sænt. Er supérior nezé e laras d'er ré e oé é hoarn er marhue mirèt doh en dud a frottein ou chapeletteu hag a gass nitra ag é dreu guethai ha bout bet ind-memb, mar carent, laqueit er chapeletteu e vehé bet queniguet dehai de douchein doh en eutru El Leu. Deustou d'en avis, unan ag er médailleu ag é chapelet e oé bet collet, hag en trenoz vitin, a pe oé bet laqueit él leur, é voteuleir ne oé quet bet ehué cavet énep tu. A dra-sur er ré en doé-ind casset guet-hai n'en

doé quin chonge é quemér en treu-hont nameit tennein bénédiction ar nehai a gaus ma oent treu un dén e sellent èl ur Sant.

En eutru El Leu e laré en en devehé câret merhuel ar er mæzeu eid en dout muyoh a bedenneu. Doué ne ras quet er goulen-cé dehou. Ean e hras gùel, rac quentéh ma oé bet cleuet en doairé ag é varhue ér parræsieu tro-ha-tro ol é arrihuent inou a vostad. Hanàuet mad e oé é troïeu Gùénèd, groeit en doé missioneu é Plescop, é Plœren, én Arradon, é Baden, én Isenah hag én Arh. Peb-unan ag er parræsieu-cé en doé discoeit splan mad ou hanàuedigueah vad é quevér en eutru El Leu. Eurus-oent é huélèt ou heih tad spirituel, ha me zou sur hilleih e laré dehou pedein Doué eit-hai quêntoh eit ne bedent-ind Doué eit-hou dré er gonfiance ou devoé én é vuhé santel.

En Eutru Doué e ré hoah d'é servitour mui eit ne houlenné a pe laré en devehé câret merhuel é misq en dud ag er mæzeu; rac, a dra-sur, ne oé quet tud a ziar er mæzeu e vanqué. En dé ma oé en eutru El Leu ar e hulé-marhue hum gavé d'un dé foér, er hetan a vis æst, hag hilleih a dud e oé bet deit de bedein eit-hou. Mæs open hoah en dud a guér, tuchentil ag er rangueu

ihuel, jugèd memb ag en tribunal, e zas d'hum stouyein étal en eutru El Leu, ha ré én dro d'é leur, lod memb a ziar ou deuhlin èl ér prehindédeu.

Anfin é interremant, en eilvèd dé a vis æst, e oé bet un dé solannel. Open deu gand bélêg, é contein en abbéet ag er seminér, en hélié d'en doar. En eutru escob guet é chanoinèd en doé ehué discoeit ou respet ha rantet inour dehou. A pe arrihuas er horv ér gathedral é oé deja mahet en dud inou, ha pen-d'er-ben d'en hent, é huélér en ol é pedein Doué. Ah! en eutru El Leu e laré en devehé câret merhuel én ul léh é péhani é vehé bet pedet Doué eit-hou, hà cavet en devehé-ean ul léh gùel eid é misq er bobl a Huénèd ?

Ne oé quet hemb quin en dé ag é interremant é venné Gùénedis rantein inour d'en eutru El Leu, seuel ur bé avel test d'ou grad-vad én é guevér e fallé dehai hoah. Rac-cé ag en dé-cé memb ou doé bet queméret avis étré-z-hai eit gouyèt penaus gobér er bé e oé én ou chonge. Ur ré benac a nehai en devehé bet groeit er seuel ar hou hont. Mæs nepas, guel-oé ma vehé bet er peur èl er pinhuiq lodéc én œvr-cé. Ind e formas enta ur honseil é péhani é oé bêlean

ha tuchentil aral, hag e hras el lihér eit bout casset d'er parræsieu tro-ha-tro. Chetui penaus é oé-hi groeit :

« É tamb a gol en eutru El Leu, missionér » ag en escobty. Ne glasquamb quet larèt » d'oh péh sort buhé en dès bet héliet en » dén santel-cé én hur misq. A houdé tre- » gond vlai en hum aqùitté én escobty ag é » garg santel a vélèg. Én un nombr bras ag » hur parræsieu en en dès covesseit ha » predèguet en dès bet én-hai muyoh hoah » dré é exampleu eit dré é gonzeu. Ol en » dud e houi en en dès, èl hur Salvér, » passet é vuhé ar en doar é hobér er mad.

» Er Morbihanésèd en doé eit-hou un » istim bras péhani ou dès bet discoeit splan » en dé ag é interremant. Un nombr bras a » dud en dès bet en héliet betag en ilis ag » er gathedral ha bet er vénèd. Mæs hilleih » a han-amb en dès bet chonget ne oé quet » treu erhoalh er mercheu-cé a respet é » quevér en eutru El Leu. Ni hun nès enta » credet, hag en artisandèd a guér eit péré » en doé en eutru El Leu ur garanté hemb » par, en dès laret ehué ag er ré guetan, » é oé ret seuel ur bé caër d'er missionér a » escobty Güénèd. Peb-unan e grompren » erhat penaus ur bé sàuet én inour d'en

» eutru El Leu e zeli jaugein doh é garactér
» simpl hag humbl, ne vou enta én-hou
» nitra liguernus. Rac-cé reit-vou er guemén
» d'hobér er plan ag er bé-cé de dri mambr
» ag er honseil péré en dès er muihan a
» hanàuedigueah a fæd er vichér; digueo-
» ret-vou ul livr conteu é Guénèd eit ma
» hellou en ol peur ha pinhuiq bout lodêc
» én œvr caër-cé. »

Conseil en eutru Mær a Huénèd e ras eit nitra ul léh ér vénèd eit seuel ur bé d'en eutru El Leu. En eutru préfèd ag er Morbihan en doé approuvet er péh e vennent gobér. Ha bremen é huélér er bé-cé haval doh un autér mein ihuel, ha statu en eutru El Leu ar é zeuhlin, ér fæçon m'hum laqué a pe oé é pedein, e zou sàuet ar el lein a nehou. Ar er puar costé é ma scrihuet guirieu é latin, é breton hag é gallêc, èl m'en dint amen :

HIC JACET

R. P. Le Leu e societate Jesu

Natus in Picardia 17 decembris 1773

Defunctus Venetiis Armoricorum 1 augusti 1849

Studio Venetensium

Civium hoc monumento donatus

28 februarii 1850.

AMEN É REPOS

En eutru El Leu a gompagnoneah Jesus
Gannet é Picardi er seitecvèd dé ag en avènd
ér blai 1773
Hä marhuet é Güénèd er hetan dé a vis æst 1840.
Er bobl a escobty Güénèd en dès sàuet er bé-men
En eihvèd dé ar-n-uiguênd a huavrér 1850.

Ce fut un homme simple et droit
et
craignant Dieu.
(Job II.)

Lan-oé a vadeleah
a léaldèd
hag a zougeance Doué.
(Job II.)

A houdé nezé é ta ar vé en eutru El Leu bostadeu tud couh ha youanq de houlen secour én ou foénieu hag én ou drouguéu, pé eid en trugairéquat ag er græceu ou dès bet guet Doué dré er secour a bedenneu servitour en Eutru Doué.

Én dro d'er bé é hès ehué courôneu immortel, bihér er ré e oé mahignet hag hilleih a dreu aral, èl mercheu ag er vad ou dès

bet dré en eutru El Leu. Er respettabl eutru Guénanten, person sant Padern, e laré é oé bet liès overenneu de larèt eit trugairéquat Doué ag er græceu e oé bet receuet é pedein ar vé er missionér a escobty Güénèd.

---

## CHAPISTR XI.

ER PÉH E HRÉ EN EUTRU EL LEU EIT BOUT FIDEL D'EN TRI RÔ A RELIGION : ER DEURANTÉ, EN ABOEISSANCE, ER HUÉRTÈD.

Ni e lein é buhé Jesus-Chrouist penaus é oé bet deit deu zén youanq de houlen guet-hou petra ou doé d'hobér eit bout salvet. Ean e laras dehai mirèt gourheméneu Doué. A viscoah, emé-ind, é viramb gourheméneu Doué. Hama, e laras hur Salvér dehai, quêrhet, güêrhet er péh e hoès, deit hag héliet-mé ; mar fal doh bout parfæt. Unan a nehai forh anquinet e droas cain de Jesus, rac ne venné quet hum zisobér ag é vadeu ; mæs en aral hum zispartias a zoh é ré a volanté vad hag e zas de héli hur Salvér. El-cé é hra hoah bamdé Jesus-Chrouist é quevér er grechénion. Ol é teliant mar fal dehai bout salvet, mirèt gourheméneu Doué, mæs a pe hanàuant é mant galhuet d'ur vuhé

parfætoh ha d'hum gonsacrein de Zoué én un urh benac, bet e zou a nehai deu sort, lod ne vennant quet eit bout parfæt quittat ou zy, ou zreu, nag ou zud, lod aral neoah guet courage hag ivoult d'er barfætion e gùit quement mad ou dès ar en doar eit monnèt arlerh Jesus ag en héli. Héli e hrér Jesus ér gùellan fæçon a pe guemérér ur stad a vuhé é péhani é hrér en tri rô a beuranté, a aboeissance hag a huértèd. Rac nezé é vihuér èl Jesus peur, èl Jesus aboeissant, èl Jesus gùérhiès ha pur. En eutru El Leu galhuet d'ur vuhé haval doh honnéh hi choégeas ag é vad volanté hag e hras en tri rô a religion é santès Anna, èl m'en dé bet merchet ér chapistr IV. Petra en dès-ean bet groeit eit bout fidel d'en tri rô-cé?

De guetan, petra e hré-ean eit discoein é fidélité ér beuranté? En eutru El Leu e gâré er beuranté èl é vam, hag ean e zihoallé mad ag hi offancein é nitra, hag e glasqué ol er moyandeu e hellé eit discoein dehi en hi hâré. Rac-cé é gambrig e oé forh peur, hag er muihan ag en treuigueu e oé én-hi é oé ean en doé-ind labouret; èl ma oé en dressoér ar béhani é laqué é livreu. É zillad e oé auzet el liessan guet é hourièreah-ean. Ean e hourié ehué é chaussoneu hag é voteu.

A pe venné scrihue ne gueméré quet a bapér nehué, mæs ur houh tam benac en devehé bet cavet idan en treid, chetui guet péh sort papér é ma groeit é gahiéreu ar béré é ma scrihuet é bredêgueu. Aveid encriér ean hum chervigé ag un dan bouteil torret, hag eit cuh é beuranté, ean e laré penaus en ancriéreu aral e goucié é visièd. Mar groé èl-cé, ne oé nameit dré garanté eid er vertu a beuranté en er groé.

Ur mitin, unan-benac hum avisas de vonnèt én é gambr hemb scoein ar en nor hag er havas dihusquet é soutannen dehou é hobér é hulé. Ah! emé en eutru El Leu, guet un tamig poén, m'hou pèd d'em fardonnein, me soutannen e zou prop; eun em boé ag hi houci, ha me mès chonget é oé mad d'ein é dihusq. Chetui betac men é yé é vertu a fæd er beuranté.

A pe zas dehou couhat, é supériorèd e hras dehou gobér tan én é gambr, cavèt e hré guet-hou é oé un dra èl-cé rai binhuiq eit-hou; rac-cé n'en devehé quet caret ma vehé bet casset coêd dehou, ean é yé eanmemb de glasq scodigueu a béré en doé dobér.

Nitra ne hellé ehué bout peurroh eit ne oé é gueih hulé. Er muihan ag é vuhé é oé ar er

plous ha hoah eit cousquèt én ur gulé èl é ganni, ret-oé bout en eutru El Leu; rac, open ma oé calet é holeèd, én treid hag ér pèn, é laqué hoah deu béh coêd idan-d'hi én ur fæçon ma oé un toul dôn é creis.

En eil, petra e hré en eutru El Leu eit discoein fidélité én é aboeissance?

Sant Ignace e lar, ér réglen a gompagnoneah Jesus, cârein er supérior é Jesus-Chrouist a greis er galon èl ma carér un tad. « *Eosdem* » *(superiores) ex animo ut patres in eodem* » *(Jesu Christo) diligant.* » En eutru El Leu e ziscoé splan é joé ag é garanté doh é supérior. A pe oé dirac é supérior, ean e ziscoé er garanté e santé én é galon dré un air gracius. Mar laré é supérior ur gonz benac pé un nehuétèd, drès peb-tra a pe gonzé a Rom hag ag er pab, ean er sellé quen ne liguerné é zeulegad ha ma ridé é zar.

N'en devehé quet caret gobér nitra hemb en dout er bermission. Ha güélet-é bet eid un distér tra é crapein hag é tischen en derguay eit monnèt de houlen é bermissioneu bet quen ne gavé é supérior. Mar-a-huéh é bermission e oé de houlen larèt un guir d'ur hompagnon benac. Nezé, eit laquat er hompagnon doh péhani en doé dobér a gonz, ean e laré dehou me mès permission de

larèt ur guir d'oh. Quentéh èl sôn er hloh é yé ag é gambr eid arrihue ag er ré guetan él léh de béhani é oé galhuet.

Guet ol er moyan'digueu-cé a béré en hum chervigé en eutru El Leu eid inourein, respettein ha cârein é supérior, é ma caër gouyèt péh quer bean é aboeissé a pe oé commandet dehou un dra-benac. En aboeissance e zou unan ag er vertuyeu solid dré béré é salvér é inean pé quêntoh hi-é er guetan vertu, rac ag en diaboeissance é ma gânnèt er péhèd ha deit er marhue ar en doar.

En drivèd, petra e hré en eutru El Leu eit discoein é fidélité d'er gùértèd?

Mem bredér, e laré sant Paul, ni e zou delierion nepas d'er hig eit bihuein revé er hig, mæs delierion de isprid en eutru Doué eit bihuein revé en isprid-cé. « *Fratres, debi-* » *tores non sumus carni ut secundum carnem* » *vivamus*. Rom. 8. » Ne zeliamb enta nitra d'er horv na d'é squêndeu; rac-cé ne zeliamb quet bihuein revé er horv hag é squêndeu. A dra-sur peb crechén, mar ven bout salvet, e zou ret dehou douguein er victoér ar er fal deicheu ag er horv, péré el laquehé de gouéh én ur péhèd marhuel. En eutru El Leu e yé pêlloh a fæd castiein é gorv.

Ean en doé en acourset d'er bénigen, ha liès en en doé bet el laqueit d'andur en tauleu disciplin ha pénigenneu aral haval. Mæs er péh e zou gùel eit castiein er horv, ean e hré èl ma laré d'er réral gobér. Béemb modest én hur selleu, e laré-ean, ha ni hur bou er bonheur de huélèt splannoh ha brâuoh majesté adorabl en eutru Doué a pe vehemb ér baraouis. Mar dihoallamb doh er fal vlas ag er péhèd, ni e vou lodêccoh ér frond huêc e zei d'emb é huélèt goulieu hur Salvér én nean. Miramb hun deourn, é clasq treu rai flour, ha ni e vrehattou gùel en Eutru Doué ér baraouis. Ne cheleuamb quet amoédage er bed, mar fal d'emb cavèt bourabl un dé cân ha mélodi er Sænt hag en Ælèd. Ne houyan quet, e laré-ean, de betra en hum daulamb quement d'er péh ne hra pligeadur meit ur momant hag e lausquamb a costé er pligeadurieu éternel ag en nean. Sèl-mui ma vou castiet er horv hag er squêndeu ér bed-men, sèl-mui a joé hag a vonheur ou devou ér bed aral.

En eutru El Leu e hré èl-cé eit discoein é garanté doh er vertu a burtèd. Un nitra er sconté a fæd en droug eahus ag er péhèd lous. Un dé, arlerh é overen, ean e sàuas é soutannen bet é zeuhlin eit staguein é

votteu; un novice en doé er gùélet, quéntéh face en eutru El Leu e zas devout rû èl en tan guet er méh ha guet en eun ag en devout scandaliset en novice, hag ean hum laquas aben de houlen pardon guet-hou ha guet en eutru Doué.

---

## CHAPISTR XII.

**EN EUTRU EL LEU E ZISCOÉ DRÉ É GONZEU É OÉ PERPET É CHONGE GUET DOUÉ. — É BEDENNIGUEU DEVOT.**

Er Scritur sacret, aveit rein d'hanàuèt é hélias Énoch ur vuhé santel ha parfæt ar en doar, e lar é quêrhé guet Doué. *Ambulavit Énoch cum Deo.* Gen. v, 24. Rac-cé é oé bet galhuet devat Doué hemb merhuel, eit donnèt én achimant ag er bed de bredêg ha de reneuéhein er fé é misq en dud. Revé er memb Scritur, en Eutru Doué, doh hum ziscoein d'er patriarch Noé, e laras dehou: quêrhet dirac on ha beah parfæt; *ambula coram me et esto perfectus.* Gen. XVII, 1.

Mar en dès hoah un dra-benac ar en doar hag e hel hul laquat-ni de barrat doh er péhèd ha de héli ur vuhé santel é ma er chonge a Zoué-é ehué, er chonge ag é jugemanteu, ag er poénieu éternel hag ag

ur recompance ér baraouis. Quêrhamb enta ol guet Doué ha dirac Doué, é ma perpet doh hur sellèt ha doh hur hleuèt. Ean en dès perpet ul lagad ar-n-amb hag e huél er chongeu santellan ag hun isprid hag en desirieu cuhettan ag er galon. Ean ou gùél hag ean ou hleu eid ou recompancein pé eid ou funissein, revé ma veint mad pé droug. Chongeamb dalhmad é ma dorn en Eutru Doué dirac omb é scrihue hun œvreu mad ar el livr ag er vuhé éternel, hag en œvreu fal ar el livr ag er marhue éternel; ha mar chongeamb é quement-cé, ni e vou parfæt ha santel.

En eutru El Leu e ziscoé d'emb dré é gonzeu é oé attàu é chonge guet Doué, guet er Huérhiès santel, ha guet é Æl mad. Hanàuet hag héli e hré er honzeu-men. Quêrhet dirac on ha beah parfæt; *ambula coram me et esto perfectus.*

Ean e laré, a pe grapé en derguay eit monnèt d'é gambr : « Men Doué, pegours é » arrihuein én dehuéhan pasen ag er barfæ- » tion, eit bout guet-n-oh én nean. »

Un dé, un dén youanq er havas é crapein d'é gambr; en dén youanq-hont, doh er guélèt harpet doh é vah, e guenigueas é vréh dehou eid er secour, hag en eutru El Leu e laras

dehou : « Me ami, laquamb poén de grapein
» bet en nean. Hui e huél me mès-mé ur
» vah d'em harp, rac couhat e hran; mæs
» eit monnèt bet er baraouis ni hun nès
» ol dobér ag ur vah ehué, er vah, en harp-
» cé doh péhani é ma ret d'emb hun zerhel
» e zou hur Salvér Jesus-Chrouist. Dalhamb
» mad doh-t-hou. »

A pe oé bet en eutru Verolles, escob ag er Mandchouri, é France, tré ma oé é Gùénèd ean e zas de huélèt en duchentil Jesuitèd d'ou zy. Quentéh ma yas é hent, en eutru El Leu e laras de unan-benac : « Hà hui e
» houi é petra é chongen tré ma oé en
» eutru Escob e tivis guet-n-emb. » Nepas, emé en al dehou. « Hama, em'ean, me
» chongé a p'hur behé troein rah hur hain
» dehou, oueit é raug hag el lausquet é
» hunan, petra en devehé-ean laret. » Petra en devehé-ean laret, emé en hani er cheleué. Mæs ean en devehé larèt e vehemb bet tud fal zisquet. « É on d'hou ç'avis, emé en
» eutru El Leu, ha neoah pet gùéh é
» hramb-ni èl-cé é quevér hur Salvér Jesus-
» Chrouist. A pe gommuniamb, ean e bréz
» dischen én hur halon, ha ni el lausq
» inou é hunan hemb chongeal én-hou nag
» hemb en trugairéquat. »

A pe yé d'en ilis cathedral d'é gadoër a govézion, dré é hent ean e hré en dro eit passein dré dal ol en ilisieu é péré é oé hur Salvér én é dabernacl, hag ean e laré : « ah ! amen é ma hur Salvér, hag amen hoah; » revou mêlet Jesus-Chrouist é sant Padern, » revou mêlet ér Seminér, revou mêlet é » sant Pièr. » Chetui mèn é oé tresol en eutru El Leu. Rac, emé en Aviél, él léh men dé un tresol, inou é ma ehué er galon. É galon-ean e oé én tabernacl guet Jesus-Chrouist, inou enta é oé ehué é dresol. *Ubi est thesaurus tuus, ibi est cor tuum.*

Ur huéh, unan-benac e houlenné escus guet-hou a balamort m'én doé el laqueit de hortoz un dra péhani e zelié rein dehou. Ah, emé en eutru El Leu, ne mès chet nitra de larèt, rac en Eutru Doué e hortoz hoah pêlloh calon er béherion. Eán en doé croézieu ar béré ne oé quet Christ erbet. A pe ré a nehai d'er réral, ean e laré : sellèt mad n'en dès chet Christ erbet. Hui-é d'hum stâguein doh-t-hi.

Chonge en eutru El Leu e oé liès guet er Huérhiès santel. Unan en doé bet ur huéh er secouret de seuel é vantel ar e ziscoai : « ah ! em'ean dehou, déet er Huérhiès beni- » guet d'hou cronnein guet hé mantel a Rouan-

» nès en nean. » A p'en d'on é larèt en overen, em'ean, hag a pe laquan en hosti consacret ar er patenn, me chonge ér respet en doé er Huérhiès a pe douché én hé Mab Jesus, pé a pe laquan er pal ar er halice, me chonge hi e hronné guet caranté hé mabig beniguet én é gavel.

A pe larér en Angelus pé en Ave Maria guet er réral, em'ean hoah, ne fal quet rescond rai vean quênt ma vou laret er guir *Jesus*, rac er Huérhiès Vari en dès hilleih a joé é cleuèt en hanhue santel-cé, a pe hramb attantion doh el larèt.

A pe gonzé ag er Huérhiès, ean e laqué attàu é raug en hanhue inourabl a Intron, *Notre-Dame*.

Antin, en eutru El Leu en devoé un devotion bras eid en Ælèd gardién. A p'hum gavé guet en dud, aben e taulé é doq eit saludein Ælèd mad er ré hum gavé guet-hou. En devotion eid en Ælèd en doé bet a viscoah, a pe oé guet é scôlaerion. Ean en doé un dé un tamig poén guet fal imur unan a nehai, quen ne oé bet ret dehou el laquat ér mæz ag é sclass, mæs quentéh m'hum aprestó er hroaidur-hont de vonnèt étal en nor, en eutru El Leu er galhuas én dro. Chomet amen, em'ean dehou, rac hou Æl

mad e yé guet-n-oh ehué ha bet e vehé unan bihannoh ér sclass. A pe yé én un ilis benac, ean e bedé é Æl mad d'adorein hur Salvér aveit-hou ér sacremant adorabl ag en Autér. Ean e ré hoah er guemén d'é Æl mad de vonnèt trema Ælèd mad en dud aral, eit rein chongeu mad d'er ré ma oent carguet a hoarn ha d'ou laquat d'hum gonvertissein. Rac-cé, a p'en doé en eutru El Leu unan-benac ag é benitandèd clan, ean e laré d'é Æl gardién pedein Æl-gardién er hlan d'er honsolein.

Er pedennigueu e hré en eutru El Leu liès en dé e ziscoé ehué é oé dalhmad é chonge guet Doué. Chetui ur ré-benac ag er ré e laré el liessan :

« Ah! Jesus, a pe hellehen hum rein
» d'ein er péh e zesiran muihan, mé hum
» rehé d'ein er vrassan caranté e hel un
» dén en devout eid oh. »

« Me garehé, ô men Doué, ma vehé ol
» desirieu er Sænt èl boéhieu é houlen eid
» on hou caranté. »

« Men Doué, me offr d'oh er garanté a
» galon sacret Jesus eid er ré n'ou cârant
» quet. »

« Me Jesus, me offr d'oh er hommunioneu
» vad èl en doé bet groeit hou Mam santel
» ar en doar é léh er fal gommunioneu e
» hrér bremen. »

« Hou cârein, ô men Doué, pé merhuel! »

« O Salvér hun ineaneu, groeit ma hou
» mêlein épad un éternité! »

« Revou mêlet Jesus e gâran, revou mêlet
» Jesus me harantét! »

« O Doué a vadeleah, reït d'ein er græce
» d'hobér ur vad benac ar en doar quênt
» merhuel! »

« O Jesus, me ol vad, groeit ma ne vou
» é ol en treu aral nitra aveid on! »

« O men Doué, merhuel eït pligein quên-
» toh, pé d'er bihannan merhuel quêntoh
» eit displigein d'oh! Sperèd-Santel, sante-
» fiet-mé! Sperèd a splandér, reit d'ein
» sclærdér! Sperèd a garanté, reit d'ein
» hou caranté! »



# MÉDITATIONEU
## EN EUTRU EL LEU.

---

### QUETAN MÉDITATION.

Eurus er ré en dès hoant ha séhéd de justice en Eutru Doué, rac ind e vou goalhet.

Bout e zou tair sort justice. Er justice e chom én inean péhani e zou ér stad a hræce Doué; er justice e gresq én inean-cé dré hé œvreu mad; er justice e badou birhuiquin ér Baraouis.

Er justice e chom én inean péhani e zou ér stad a hræce Doué, e receuér ér sacremant a vadient, hag a pe zér d'en ouaid a ræson, en hi receu dré er sacremant a bénigen, pé dré un act a garanté parfæt. Dré er justice-cé é tér de vout ami de Zoué, ha dré-z-hi é vihuér én é garanté. Er justice e vé brassoh pé bihannoh én un inean e receu hé fardon revé ma vé bras pé bihan er gontrition.

Er justice e gresq én inean péhani e zou ér stad a hræce Doué dré en œvreu mad, e

zou er santeleah é péhani en hum sàu en inean doh hum recommandein de Zoué, hag é offrein dehou hé foénieu, hé labourieu. Cresquein e hra er santeleah-cé dré er pedenneu grèdus e hra dré er sacremanteu de béré é tosta, dré er yuneu dré béré é casti er horv, hag anfin dré en alézoneu e scùil ar ré peur. Sèl-mui ma hra un inean ér stad a hræce Doué en œvreu-cé hag ol en œvreu mad a hend-aral e hel gobér, hi hum sàu ihuel ér santeleah hag ér barfætion.

Er justice e badou birhuiquin ér Baraouis e zou er santeleah parfæt dré béhani ne hellér mui meit gùélèt ha cârein Doué. Dré er justice-cé mab-dén hum gav quer gouniet dré vràuité en Eutru Doué ma ne hel mui offancein é vajesté adorabl.

Aveid arrihue d'en devout en tair sort justice a béré e conzamb, é ma ret en devout hoant ha séhèd dehai. Sellet un dén péhani en dès un hoant hag ur séhèd naturel. É petra é chonge-ean? ean e chonge ér péh e hel tor en hoant ha distannein é séhèd. Chetui petra hun nès d'hobér a fæd en tair justice : red-é attàu chongeal én-hai.

Ni e zeli en devout hoant ha séhèd d'er justice e chom én inean péhani e zou ér stad a hræce Doué; rac-cé red-é d'emb en devout

un desir bras de govessat hur péhedeu, de receu er sacremant a bénigen eit hum assurein muyoh-mui é omb ér stad a hræce Doué hag hun nès é amitié. Pe gav un dén er péh e glasq eit torrein é hoant ha distannein é séhèd, na coutantet vé-ean. Ean e zaibr hag e iv guet pligeadur; ean e zihoal mad ne yehé nitra de gol; eun en dès memb n'en devehé quet é hoalh quer bras dobér èl en dès. Chetui penaus é ma ret gobér. A p'hun nès cavet er pardon ag hur péhedeu, a p'en d'omb ér stad a justice péhani ne hel bout lamet guet-n-emb meit dré ur péhèd marhuel, goarnamb erhat er justice-cé, dihoallamb ag hi hol; ne daulamb quet idan hun treid er sacremant a bénigen, n'er lausquamb quet de vonnèt guet en diaul péhani e zou prest-caër d'en devout-ean.

Eid en devout confiance ne gollehemb quet er stad a justice hag a santeleah péhani hun nès cavet, é ma ret labourat ha poéniein eid er hresquein. Ha penaus labourat eit cresquein santeleah ha justice Doué én hun inean? dré en œvreu mad péré hul laq én eil stad a justice.

Er justice e gresq én inean ér stad a hræce Doué e za dré en œvreu mad. Penaus en hum hra quement-cé én hun inean? Ah!

red-é en devout hoant ha séhèd bras d'er justice-cé. De larèt-é, red-é en devout un desir grèdus ha dalhabl de grihuat bamdé muyoh-mui é caranté hag é amitié en Eutru Doué, red-é perpet avance, rac en hani ne avance quet e ya ardran. Penaus gobér eid avancein? red-é douguein er victoér ar er fal daicheu a han-amb, ar en tantationeu e ra d'emb en diaul hag ar er goal-scùir e zisco d'emb en nessan, ha douguein er victoér eit pligein de Zoué. Penaus gobér hoah? impléein mad en amzér, hum aqùittein erhat ag en devérieu ag hur stad, ha gobér ol en treu-cé eit pligein de Zoué.

Penaus gobér hoah anfin? red-é héli er vertuyen solid : èl m'en dé en humilité, er batiantèd, er garanté doh en nessan, réglein mad é squêndeu, bout pur a galon hag a gorv, chongeal é Doué, hag en devout sourci a hobér ol en treu-cé attàu aveit pligein de Zoué. Chetui penaus é avancér é justice, é santeleah hag é amitié en Eutru Doué. Red-é laquat quement a boén d'hobér en dra-cé, èl ma laq un avaricius ol é sourci de hoarn ha de gresquein en nombr ag é béhieu argand. Ha pihue-benac e hrei èl-cé ne gollou quet bean er justice e receuér ér sacremant a bénigen ; mæs mar dès ré ha ne hra quet

èl-cé, ind hi hollou, pé a dra-sur ind e vihannou én-hai a nebediguen; mar fal d'oh nepas col calon na donnèt de vout yein é clasq er justice péhani e gresq dré en œvreu mad, petra hou pou-hui d'hobér? ret-vou d'oh en devout hoant ha séhèd d'er justice parfæt, d'er santeleah parfæt, péhani hum gav guet Doué én é varaouis.

Eid en devout enta er justice parfæt é ma ret en dout hoant ha séhèd dehi. Hi e gommance ar en doar eit padein perpet én nean.

Penaus é commance er justice parfæt ar en doar? hui e houi erhoalh n'en dès nameit Jesus-Chrouist e zou just a barfæt. Hama, er justice parfæt ar en doar e zou donnèt de vout unan guet Jesus-Chrouist, hum joéntein doh-t-hou, ha goudé bout bet unan guet-hou ar en doar, bout unan guet-hou én é varaouis épad en éternité. De larèt-é, bout épad en éternité d'er memb chonge guet-hou, en dout ur memb volanté, er memb caranté hag er memb desirieu, èl ma larér er guélèt face-oh-face; mæs eit bout èl-cé unan guet-hou ér baraouis, requis-é commance ar en doar.

Penaus enta commance bout unan guet Jesus-Chrouist ar en doar? red-é en devout hoant ha séhèd bras de vout unan guet-hou é hilleih a fæçonieu.

De guetan, ni e zeli hum hobér unan guet-hou dré er gommunion santel é sigur ma hellehemb tré ma vou én hur halon rantein gloér hag inour de Zoué guet Jesus-Chrouist, é Jesus-Chrouist ha guet Jesus-Chrouist. Dré er gommunion Jesus-Chrouist e zou én-amb ha ni e zou én-hou; rac-cé n'en d'omb mui nezé meit unan guet Jesus-Chrouist, Doué ha dén : red-é enta en dout un hoant ha séhèd bras de guement-cé.

En eil, red-é chongeal liès én hur Salvér eit ma rehemb hun ol œvreu avel d'hou, é joéntein hur poénieu ha labourieu doh é ré tré ma oé bet ar en doar.

En drivèd, red-é chongeal penaus hur Salvér e ador a barfæt é Dad éternel ér sacremant ag en autér hag ér baraouis, hag hum rejoeissein, rac m'en dé Doué adoret èl m'er mérit dré Jesus-Chrouist.

Er buarvèd, red-é chongeal é miracleu hur Salvér, én é bedenneu, én é drebilleu hag ér sacremant adorabl ag en Autér, èl a p'en devehé bet ol en treu-cé hum hroeit eid omb-ni hun hunan; ha sèl-gùéh ma chongehemb én-hai, adorein madeleah Doué, en trugairéquat ag é garanté eid omb é sigur m'hum zouguehemb æssoh d'er hârein ha d'er chervigein.

Èl-cé ni hum breparou d'en devout-ind guet-hou én é varaouis.

Groamb ol en treu-cé guet un hoant ha guet ur séhèd bras dehai, ha doh ou gobér ni e ziscoei de Zoué en hun nès hoant ha séhèd d'er guélèt én nean é péh léh en er guélehemb eit birhuiquin, é hanàuehemb péguement é ma càret Doué dré hur Salvér; péguement é ma en Tad éternel contant ag er Mab péhani en dès hur prenet, ha penaus é larou d'er Mab épad en éternité : hennen-é er Mab é péhani é ma me ol lehuiné.

Anfin, aveid achihue, ni e larou : hou péet ol hoant ha séhèd de laquat ol en dud aral d'en devout ehué hoant ha séhèd de justice en Eutru Doué.

Men Doué, secouret-mé d'hobér quetan eid on me hunan, eit ma hellein larèt guel d'er réral penaus gobér aveit-hai.

Èl-cé revou groeit.

---

## EILVÈD MÉDITATION.

Petra-é ur retrèd ?

Ur retrèd e zou lezel épad ùn dé benac er sourci ag en treu ag en doar hag el labourieu

aveit laquat ol hur chongeu ar salvediguealh hun inean.

Men Doué, petra e zisquehemb-ni én ur retrèd ?

Mem bugalé, e rescond d'emb en Eutru Doué, én ur retrèd é tisquehet puemb tra.

Petra-é, men Doué, er puemb tra e zisquehemb én ur retrèd ?

De guetan, disquein e hrehet hanàuèt guel en Eutru Doué.

En eilvèd, hum hanàuèt hui-memb.

En drivèd, hanàuèt e hrehet péh quer bras droug-é er péhèd, hag er moyandeu d'hum zisobér a nehou ha de zihoal doh-t-hou én amzér de zonnèt.

Er buarvèd, hanàuèt e hrehet péh quer bras mad-é er vertu, hag er moyandeu d'hiheli hag en occasioneu é péré é teliehet hi fratiquein.

Er buembvèd anfin, én ur retrèd é tisquehet hum joéntein doh en Eutru Doué dré er sacremanteu, é sigur bout un dé guet-hou hag én-hou ér baraouis épad un éternité, goudé ma vehèh bet ùnan guet-hou hag én-hou ar en doar dré er sacremanteu.

De guetan enta, disquein e hrehet hanàuèt en Eutrù Doué én ur retrèd.

Men Doué, n'en d'on quet ispridet erhoalh

nag abil erhoalh aveit disquein hou ç'hanàuèt. Laret d'ein hui-memb petra oh.

Mem bugalé, e rescond d'oh en Eutru Doué, me zou un Doué éternel, infinimant mad, santel, just ha miséricordius. Me zou un Doué pinhuiq ag en ol madeu; me zou eurus ha carantéus.

Men Doué, en hani e zou é hunan ne hel quet haval guet-n-ein bout eurus.

Mem bugalé, e rescond d'emb en Eutru Doué, n'en d'on quet mé me hunan. Me zou é tri person : en Tad, er Mab hag er Sperèd-Santel, ha neoah en tri person-cé ne hraat meit un Doué hemb quin. En Tad zou Doué a ol un éternité, er Mab zou Doué a ol un éternité, er Sperèd-Santel zou Doué a ol un éternité. Hag hun tri ne hramb meit un Doué é unan a ol un éternité.

Men Doué, penaus é ma gannet er Mab a han-oh a ol un éternité?

Mem bugalé, e rescond en Eutru Doué, doh hum gontamplein, doh hum huélèt a ol un éternité é ma gannet me Mab a han-an. Ean e zou me limage bihue, nepas ul limage èl en hani e huélamb én ur miloér, mæs ul limage bihue ag er memb sustance guet-n-ein-mé Doué en Tad. Rac-cé me Mab en dès er memb parfæction e mès-mé, er memb

santeleah e mès-mé, er memb puissance hag er memb eurustèd. M'er hâr èl m'hum gâran me hunan. Ean e vérit quement-cé, ha me gav mem bonheur doh er hârein, ha me Mab ag é du, é hanàuèt me parfætioneu, hag en e mès-ind ol avel d'hou, é hanàuèt é on quer santel èl d'hou, quen eurus èl d'hou, em hâr a barfæt, hag ean e gav é vonheur doh me hârein.

Hag er garanté e mès doh me Mab, hag er garanté en dès me Mab doh-ein ne hrant quet dihue garanté, mæs ur garanté hemb quin, hag er garanté-cé e zou er Sperèd-Santel. Anfin er garanté-cé e zou a ol-viscoah bonheur parfæt en tri person hanhuet en Drindèd adorabl.

Mèn Doué, m'hou trugairéqua ag en hanàuedigueah e ret d'ein ag hou ponheur parfæt.

Mæs, men Doué, a p'en d'oh eurus a barfæt, perac e hoès-hui crouéet en Ælèd hag en dud?

Me mès crouéet en Ælèd hag en dud aveid ou hârein, n'em boé quet dobér erbet a nehai aveit mem bonheur, mæs me mès ou hrouéet dré garanté, de larèt-é, aveid ou hârein hag aveit bout câret guet-hai. Chetui de betra ehué e mès reit ur galon d'oh hag

en devehé guellet me hârein hag eit mem hârehet é gùirioné. Me mès hou crouéet enta aveit laquat un darimpred carantéus étré hui, mem bugalé, ha mé, de guetan ar en doar épad hou puhé, hag arlerh én nean épad un éternité.

---

## TAIRVÈD MÉDITATION.

Men Doué, aveit hou cârein, mèn en hou cavein-mé ?

Mem bugalé, e rescond d'emb en Eutru Doué, me zou é quement léh e zou, én nean hag ar en doar. Hui e zeli credein er huirioné-cé deustou n'em guélet quet, hag open bout e zou hilleih a dreu e gredet hemb ou gùélèt. Hui e grèd én ahuél ha neoah n'er gùélet quet. Mæs ha n'em gùéleheh quet mé eit credein én-an, er vràuité e huélet én treu crouéet e lar erhoalh d'oh é ta a han-an, hag é on perpet dré me fuissance é canderhel én-hai er bràuité-cé.

En treu bràu, caër ha douce, un amzér cloar ha flour e zégass chonge d'oh a mem baraouis.

En treu vil ha scontus, el lonnèd gouihue,

er goal amzér e zégass chonge d'oh ag en diaul hag ag en ihuern.

Mæs, men Doué, de betra e hoès-hui crouéet el lonnèd gouihue ha groeit er goal amzér?

Mem bugalé, a guetan, a p'em boé crouéet en ol treu, ne oé quet a lonnèd gouihue nag a hoal amzér, mæs a houdé péhèd Adam hag aveit punissein péhedeu en dud é ma deit el lonnèd gouihue hag er goal amzér. Er ré a han-oh e vurmur hag e dær a pe arrihue drougueu guet-hai hag a pe hra goal amzér ne hrant quet mad.

Ah! men Doué, m'hou trugairéqua, mæs sur me vou bremen coutant ag en drougueu e arrihuou guet-n-ein, rac me mès ou méritet mad dré me féhedeu. Ah! men Doué, péguement a voyandeu e ret d'emb eid en dout chonge a han-oh!

Mæs, men Doué, é péh léh é vennet-hui ma chongehemb liessan én-oh?

Mem bugalé, bout e zou tri léh é péré é cârehen hou cùélèt é chongeal én-an.

Mèn é mant-ind, men Doué, en tri léh-cé?

En tri léh-cé é péré en hum bligean muihan e zou de guetan ér baraouis, en eil é Calon sacret me mab Jesus, en drivèd é caloneu en ol dud.

Er hetan léh é péhani en hum bligean e zou mem baraouis, rac er baraouis e zou ul léh caër ha bourrabl. Inou en Ælèd e zou eurus, er Sænt e zou carguet a joé doh me adorein ha doh me hârein. Ha mé ehué, mé hum ra dehai eit bout ou bonheur. Ind ha mé, ha mé hag ind ni e zou ol d'ur memb chonge ha d'ur memb volanté. Ah! mem bugalé, e lar en Eutru Doué, me volanté béet groeit ehué ar en doar èl én nean. Groeit me volanté ar en doar, bihuet d'em chonge-mé ha nepas d'ou chonge-hui, ha hui hou pou joé ha pligeadur guet-n-ein, hag er joé ha pligeadur-cé ne veint jamæs lamet guet-n-oh. M'hou câr a vremen hag a ol-viscoah ém baraouis. Lod a me lehuiné e zou chongeal é vehèh un dé guet-n-ein. Chetui perac me zigueorou hoah en tresolieu a me haranté eit scüillein ar-n-oh a bep sort græceu ha madeu eit hou secour de zonnèt devad on. Ah! mem bugalé, chonget enta é on ém baraouis doh hou coulen hag hou calhuein devad on: Dé ha noz é ma me chonge-mé guet-n-oh; biscoah n'hou ç'ancoéhein. Ha perac enta ne chonget-hui én-an? perac en em ancoéhet-hui liès?

Ah! men Doué, m'hou trugairéqua ag en dout chonge a han-an hag ag en ol græceu e

ret d'ein eit me laquat de véritein hou paraouis. Me houlen pardon en dout bet hou ç'ancoéheit quel liès ha bihuet é héli me volanté péhani ne glasqué meit er péhèd.

En eil léh é péhani en hum bligean e zou calon me mab Jesus.

Mem bugalé, e lar en eutru Doué, me zou-mé ém mab Jesus ha me mab Jesus e zou én-an. Ean e zou Doué ha dén. Er garanté péhani e zou quer berhuidant én é galon e zou caranté un Doué deit de vout dén. En doustér, er batiantèd, en humilité, en aboeissance ag é galon e zou doustér, patiantèd, humilité, aboeissance un Doué deit de vout dén. Er glahar, en anquin, er boén ag é galon a fæd ol hou péhedeu e zou glahar, anquin, ha poén un Doué deit de vout dén. Ah! n'ancoéhet quet jamæs é ma dré er garanté a galon me mab Jesus é tiscoan me haranté d'oh, men doustér én hou quevér ha me fatiantèd doh hou cortoz d'hum gonvertissein. Chonget én-an é calon me mab Jesus, ha hui e hanàuou é ma bet bras hou péhedeu, hag e hoès bet dré-zé m'en disinouret, a p'en dé bet ret d'em mab Jesus merhuel ar er groéz eid effacein hou péhedeu ha seuel me inour hou poé couciet.

Ah! men Doué, m'hou trugairéqua en

dout me hâret betag rein hou mab Jesus d'er marhue aveit me zennein ag er péhèd. É calon sacret Jesus en hou clasquein, én-hou é vennan chom guet-n-oh ar en doar aveid arrihue ag inou ér baraouis.

En drivèd léh é péhani en hum bligean e zou caloneu en ol dud.

Mem bugalé, a pe ven en dud boutein er péhèd ér mæz ag ou haloneu hag ou rein d'ein, me zisehen én-hai hag e hra men dameurance én-hai. Hou haloneu e zou me falæs, én-hai é ma me zrôn ha m'ou change én-an. Er haloneu-cé deit de vout é græce Doué e zou lodêc ém natur a Zoué. A pe vein én hou caloneu chonget liès én-an, laret nezé, men Doué e vihue én-an, goarnet-mé, eit n'hou qùittein quet jamæs.

---

## PEDAIRVÈD MÉDITATION.

Men Doué, eit ma hellehet gobér hou tameurance ém halon ha ma vou me halon hou palæs hag hou paraouis, petra e mès-mé d'hobér ?

Mem bugalé, eit ma vou hou calon mem baraouis, hui e zeli hi derhel ér stad a

hræce, de larèt-é, ne fal quet ma vou péhèd marhuel erbet abarh.

Mæs, men Doué, hag er péhèd marhuel, hàg ean e zou un droug bras?

Ya, mem bugalé, er péhèd marhuel e zou un droug bras.

Reit d'emb hanàuèt, men Doué, a gaus petra é ma er péhèd marhuel un droug bras.

En hani e hra ur péhèd marhuel e hra ur gueu bras doh-t-hou é hunan, rac ean el laq de gol amitié en Eutru Doué a pe loge en diaul én é galon, hag ean el laq ar vorden en ihuern, prest de gouéh abarh. Ha sèl-mui ma péh, sèl-mui é ma douguet d'er péhèd. Sèl-mui ma hra péhedeu, sèl-mui é ma diæssoh dehou hum gonvertissein ha changein.

En hani e hra ur péhèd marhuel e hra ur gueu bras doh-ein, ul laironci blaouahus. Hou calon e zou d'ein. Me mès-hi groeit dré me fuissance. Me mès-hi groeit aveid on. Hou calon e zou èl pe vehé me zy, hag é hobér ur péhèd marhuel hui em bout ér mæz a me zy, ha hui e loge en diaul abarh èl pe vehé en diaul gùel eid on. Quement-cé e zou er goahan rah ag en anjulieu e hellér gobér, er villan tra e vehé jamæs hellet rein d'hanni.

Gùir-é, men Doué, boutein un dén ér mæz

ag é dy e zou vil hag el loussan torfæt d'hobér. Ean e hra poén ha chagrin de Zoué, ean en disinour. Ean e rantehé Doué maleurus a pe hellehé Doué bout maleurus. Ean e lamehé é vuhé guet Doué a pe hellehé é vuhé bout lamet guet-hou.

Petra e hrehet-hui enta, men Doué, d'er péhour?

Me justice em force d'er punissein èl ul lair, rac un dén péhani e hra ur péhèd marhuel e lair é galon doh-ein aveit hi rein d'en diaul, hag a pe n'er punissehen quet ne vehen quet mad; rac ur roué péhani ne bunissehé quet en dorfæterion hag el lairon ag é ranteleah ne vehé quet ur roué mad, ne talhuehé de nitra.

Mèn é punissehet-hui er péhour, men Doué?

M'er punissou én ihuern, pé ér purgatoér, pé ar en doar épad é vuhé; rac en hani e hra ur péhèd marhuel e vérit er marhue hag en ihuern, hag en hani e hra ur péhèd veniel e vérit er marhue hag er purgatoér.

Mæs, men Doué, ol er ré e hra péhedeu ne varhuant quet aben?

Ma ne varhuant quet aben arlerh peb péhèd, ind e zeli ou dout obligation d'em misericord ha d'em madeleah, ha de varhue

me mab Jesus ar er groéz. Ind e zeli ou dout obligation de vériteu hemb fin er sacrefice adorabl ag en overen é péhani é ma renehuéet liès bamdé passion ha marhue Jesus-Chrouist. Ya, Jesus-Chrouist e renehué bamdé é varhue ar en autér eit distroein é Dad éternel a rein er marhue dehai aben arlerh ou féhedeu marhuel, hag eit mirèt doh-t-hai a vout taulet én ihuern pé ér purgatoér. Ya, Jesus-Chrouist dré é varhue ar er groéz ha dré er sacrefice ag en overen e barra doh er péhour a verhuel aben arlerh é béhèd, hag e barra doh en hani e hra ur péhèd marhuel a vonnèt aben d'en ihuern ha doh en hani e hra ur péhèd veniel a vonnèt d'er purgatoér, mæs idan er gondition ma vou. er péhour coutant a vout punisset ar en doar. A gaus de Jesus-Chrouist e mès patiantèd de hortoz er péhour eid er pardonnein.

---

## PUEMVÈD MÉDITATION.

---

Men Doué, hui e lar d'ein é ma a gaus de Jesus-Chrouist hou poé bet patiantèd de hortoz er péhour.

Ya, mem bugalé, Jesus-Chrouist, me Mab, en dès souffret ha marhuet eit hou péhedeu ol, hag eit peb-unan a nehai, hag a pou pehé péhet bihannoh, Jesus-Chrouist, me Mab, en devehé bet bihannoh de souffrein.

Mæs, men Doué, bout e zou open trihuéh cand vlai a houdé m'en dé marhue Jesus-Chrouist, penaus en dès-ean souffret ha marhuet eit hur péhedeu-ni?

Ah! mem bugalé, Jesus-Chrouist, revé m'en dé Doué, en dès hanàuet a nezé ol er péhedeu e hret bremen, hag ean en dès bet a gaus dehai anduret én nân, er sèhèd; ean en dès anduret trahison Judas; ean én dès hum lausquet idan tauleu er flagellation; éan en dès vennet bout bet jotadet, bout sellet èl ur fol. Ean en dès douguet é groéz betag er Manné-Calvar, hag inou, èan e zou bet tachet doh é groéz eit méritein d'oh er pardon ag hou péhedeu.

Mæs, men Doué, hà ni e hel bout sur a vout pardonnet?

Ya, mem bugalé, hui e zeli bout sur, ha quement-cé e zou un articl a fé. Er sacremant a bénigen e làm ol hou péhedeu marhuel ag hou ç'inean, mar groet hou covézion guet ur gùir gontrition.

Mæs, men Doué, me gouéh bamdé é hilleih

a béhedeu, hag attàu é ancoéhan unan-benac é peb covézion e hran ; penaus bout tranquil?

Mem bugalé, hui e houér n'obligean quet covessat ol er péhedeu distér eit ma vou mad ur govézion. N'obligean de govessat quin meit er péhedeu marhuel, er péhedeu bras. Èl-cé, mar e hoès volanté vad, hui e hanàuou forh æs hou péhedeu bras. A fæd er ré distér gùel-vou ma hellehet ou hovessat : mæs hemb hum droublein, rac en hani hum droubl a gaus d'é béhedeu distér péré e achap guet-hou liès hemb chongeal mad, gùel-é ou hovessat de Zoué aben, hag arlerh dihoal a gol confiance hag a hum droublein.

Laret d'emb, men Doué, péh sort pénigenneu e zou ret gobér ar en doar?

Mem bugalé, bout e zou tri sort pénigen d'hobér ar en doar. En hani e ra er hovézour, en hani e ra en eutru Doué, hag en hani e hroet-hui én-oh ou ç'hunan.

Red-é d'oh gobér er bénigen e ra hou covézour d'oh. A pe hoès covesseit péhedeu bras ha mar ra hou covézour en assolven d'oh, hui e zeli gobér er bénigen en dès reit d'oh idan boén a béhèd marhuel. Hag eit bout fidelloh d'hi gobér, groeit-hi èl m'en dès laret d'oh hi gobér, ha d'er hours en dès merchet d'oh.

A pe hoès covesseit péhedeu bras ha mar ne hoès chet bet en assolven, hui e zeli hoah gobér hou pénigen idan boén a béhèd marhuel, mar en dès hou covézour reit d'oh er bénigen-cé èl ur moyand sur de dorreín ur fal accustumance bras pé èl ur moyand sur de gùittat un occasion dangerus bras aveid oh.

A pe hoès covesseit péhedeu veniel ha mar en dès hou covézour reit en assolven d'oh, hui e zeli gobér hou pénigen idan boén a béhèd marhuel. Mar en dès laret d'oh é oé deliet d'oh hi gobér èl-cé. Mæs mar n'en dès chet laret d'oh é oé deliet d'oh hi gobér idan boén a béhèd marhuel, hui e zeli neoah hi gobér idan boén a béhèd veniel.

Anfin, hui e zeli gobér pénigen hou covézour, rac m'en dé ul lod ag er sacremant a bénigen, ha mar n'hi groet quet, ne dennehet quet pourfit ag er sacremant-cé, ha hui en anjuli.

Mæs, men Doué, petra-é hou pénigen-hui ?

En eil, red-é gobér er bénigen e ra Doué d'oh d'hobér. En eutru Doué e lar d'oh, mem bugalé, ne vennan quet rein d'oh eit punition en ihuern nag er purgatoér, mar caret covessat hou péhedeu hag en dout er pardon a nehai, me mès én tresolieu a me

justice punitioneu aral de rein d'oh. Er punitioneu-cé e vou er bénigen e zeliet gobér.

Péh ré-ind, men Doué ?

Mem bugalé, er punitioneu-cé e zou ol en drougueu, er poénieu, er chagrinieu, en trebilleu ag er bed-men. Me funitioneu-mé eid er béherion ér bed-men e zou ol er boén e gouéh ar nehai a berh en dud, a berh ou fameilleu, ou bugalé pé a berh en amision hag en dianvézerion. Pé a me ferh-mé èl m'en dé er beuranté, en nân, er séhèd, er goal amzér, er glâu, er yeinnion, en tuêmdér rost, er hlinhuédeu, er marhue memb.

Ah ! men doué, ol en drougueu e hellehé couéh ar-n-an ér bed-men n'en dé quet quer bras na quer calet èl er poénieu ag er purgatoér ; èl-cé, rac n'en dé quet ol en drougueu quer bras na quer calet èl er ré ag er purgatoér ; m'hou trugairéqua ou dégass d'ein ; me zou coutant a nehai, rac méritet e mès er purgatoér. Hui zou mad ém hevér é rein d'ein er bénigen æssan.

Péhani-é er bénigen e mès-mé d'hobér én-an me hunan ? Penaus en hi groein-mé ?

Quetan rah, red-é quemér méh, quæ ha glahar en dout boutet en Eutru Doué ér mæz ag hou calon, ér mæz ag é varaouis. Red-é quemér méh, quæ ha glahar en dout loget

en diaul abarh én hou calon a houdé pêl-amzér. Hum boéniein aveit gobér ur govézion vad aveit boutein er péhèd hag en diaul ér mæz ag hou calon.

En eil, red-é combattal hou coal-daicheu ha corrigein hou tifauteu. Red-é combattal er goal-daicheu ér horv, én inean hag ér galon aveid ou freparein de vonnèt un dé de vout lodêc ér gloér hag ér joéieu ag er baraouis. Combattal er goal-daicheu ér horv e zou refus d'hun deulegad sellèt er péh n'en dé requis na mad de vout guélèt; refus d'en discoharn cleuèt, d'en tead larèt, d'en deourn gobér, d'er bèg daibrein hag ivèt er péh n'en dé quet requis na mad aveit gloér en Eutru Doué ha salvedigueah hou c'inean. Anfin, combattal er goal-daicheu ér horv, e zou seuel un tamig mitin eit nepas rein dehou rai a æsemant hag en acours d'er barès. Combattal er goal-daicheu én inean e zou refus d'er mimoér chongeu dangerus eid er burtèd hag er ré e zou énep d'er garanté, refus d'en isprid gobér credenneu ha jugemanteu fal ar en nessan, dihoal doh el lihue memb ag er péhèd. Combattal er goal-daicheu ér galon, e zou refus dehi carantéeu rai dinér, desirieu fal hag er houst hi dès de glasq er pligeadur.

Men Doué, aveit pligein d'oh ha gounit er baraouis, hàg ean e zou treu erhoalh combattal é hoal-daicheù ?

Nepas hoah, mem bugalé, é ma ret d'oh open pratiquein er vertu.

Petra e seneñ, men Doué, pratiquein er vertu ? Petra-é er vertu ?

Er guir vertu e ven larèt en devout ur volanté crihue ha courajus d'hobér er mad a pe za en droug dirac omb de larèt d'emb er gobér. Bout vertuus ha bout courajus e zou er memb tra.

Men Doué, reit d'emb uñ exampl ?

Hama, mem bugalé, er batiantèd e zou ur vertu. Hui e zou contrariet, hui e zou pousset de zibat, de grial, de fâchein, ha hui e chonge èl-men : mar fâchan, en Eutru Doué ne vou quet coutant, mar patiantan, en Eutru Doué e vou coutant, hag aveit coutantein en Eutru Doué hui e bouis ar-n-oh, hui e zalh, hui e batiant, hui e zou courajus ha hui e bratiq er vertu a batiantèd. Exampleu aral er garanté, en humilité, aboeissance, etc.

Red-é combattal hou coal-daicheu, changein hun difauteu a du.

Red-é poéniein aveit héli ur vuhé nehué, ur vuhé vad é léh en hani fal ou poé a bêl-

quênt. Nezé, red-é querhèt én hent ag er vertuyeu aveit pligein de Zoué hag aveit hum gavèt coutant guet-hou. Jesus-Chrouist en dès hoah héliet ur vuhé santelloh eid èl-cé.

Red-é daccor el laironci e hoès bet groeit, ha nepas quin gobér; en devout poén é cleuèt er réral é offancein Doué. Laret *Gloria Patri et Filio et Spiritu sancto*, a pe gleuet anjulial hanhue en Eutru Doué. Choége ur bénigen benac a han-oh hou ç'hunan a pe gouéhet én ur péhèd benac èl m'en dè boquein d'en doar, en devout poén é cleuèt conzeu sot, hag hum acours de larèt : « Bihueèt Jesus, bihueèt Mari é creis me halon. » En devout devotion é larèt hou pedenneu hag én overen, ha chongeal quênt commance : me ya de bedein en Eutru Doué aveid en inourein, en trugairéquat, goulen pardon a me féhedeu ha græceu eit gobér œvreu mad. Anfin laret pedennigueu bihan liès én dé eit digol en Eutru Doué ag er boén e hrér dehou dré er péhedeu.

## HUÉHVÈD MÉDITATION.

Men Doué, hàg hellein e hramb-ni gobér hur salvedigueah ni hun hunan?

Mem bugalé, nepàs : hui e hoès dobér a hræceu en Eutru Doué.

Penaus é vehemb-ni sur é receuehemb græceu ha secourieu guet-n-oh, men Doué?

Hui e vou sur é receuehet men græceu dré er beden ha dré er sacremanteu.

Péh ré-é er sacremanteu e hellamb receu liessan?

Er sacremant a bénigen hag er sacremant ag en autér.

Hàg ean e zou requis receu liès er sacrement a bénigen?

Ya, mem bugalé, requis-é receu a pe vér ér stad a béhèd marhuel, ur huéh ér blai idan boén a hobér hoah ur péhèd marhuel aral, èl ma lar en Ilis. Revé lézen Doué, ur péhour, a p'hum hanàu cablus ag ur péhèd marhuel, e zeli hemb turel tremein receu er pardon a nehou ha quentéh ma hellou, rac mar n'er groa quet, èl m'en dé dré é béhèd marhuel anemis d'ein, ean e vehé me anemis épad

un éternité, mar da er marhue dehou ér stad maleurus-cé; hag eid er memb ræson hoah ean e zeli receu er pardon ér sacremant a bénigen pe dosta en dangér a varhue.

Mæs, men Doué, quel liès güéh ma ta un dén de govessat, hàg ean e receu er sacremant a bénigen?

Nepas, mem bugalé, un dén e receu hemb quin er sacremant a bénigen a pe ra er bélêg en assolven dehou.

Hàg ean e zou treu erhoalh receu en assolven ur huéh ér blai?

Treu erhoalh-é receu en assolven ur huéh ér blai eit mirèt a hobér ur péhèd marhuel aral hoah, mæs n'en dé quet treu erhoalh eid assurein hou salvedigueah, rac èl ma couéhet forh æs ha forh liès én ur péhèd benac ha rac ma hellet bout somprenet d'er marhue én ur goal stad, hui e zeli covessat liès.

Guet péh intantion é teliamb-ni covessat eit pourfitein ag er sacremant a bénigen?

Ah! hui e zeli covessat aveit hum humiliein, aveit hum gonvertissein hag aveit hum punissein hui-memb eit n'en devou quet en Eutru Doué er boén hag er glahar d'hou punissein dehuéhatoh. Hui e zeli covessat aveit hou pout lod a vériteu Jesus-Chrouist,

lod ag é souffranceu, ag é bénigenneu hag ag é bassion. Hui e zeli covessat aveit golhein hou ç'inean é goaid précius Jesus-Chrouist, hag eit hi rantein bràuoh ha caërroh de Zoué, ha ma hellou en Eutru Doué chom én hou calon guet joé ha cârein hou ç'inean én é æs. A p'en d'oh pêl hemb covessat, hou coal-daicheu e sàu én dro, hag a pe govesset liès, hui e guêrh a baseu bras é græce Doué.

A p'hun nès cavet græce Doué én dro dré er sacremant a bénigen, hà ni e hel hoah hi hol ?

Ya, maleurus.

Penaus é helamb-ni hi hol ?

Dré er péhèd marhuel.

Ah ! men Doué, goarantet-ni doh ur maleur quer bras.

Me houlen hoah, men Doué, hà ni e hel bihannat pé crihuat, cresquein pé digresquein græce Doué ?

Ya, mem bugalé, bihannat e hret, digresquein e hret græce Doué dré er péhèd veniel. Quel liès gùéh ma hret ur péhèd veniel, hui e gol ur basen a hræce Doué, ur basen a amitié en Eutru Doué. Quel liès gùéh ma hret ur péhèd veniel, hui e zihousq hou fal daicheu, en diaul e dosta d'oh. Ean e hellou gùel hou tantein erlerh ur péhèd veniel eid-é raug.

Quel liès gùéh ma hret ur péhèd veniel, hou coust doh er religion, doh en Eutru Doué e vihanna, hou courage e hoanna, ha mar ne yet quet de govessat, hui e yei a béhèd de béhèd. A béhèd distér hui e yei én unan brassoh, a béhedeu veniel hui e gouéhou ér péhedeu marhuel.

Penaus, men Doué, é hellamb-ni cribuat ha cresquein græce Doué én-amb?

Ah! mem bugalé, dré en œvreu mad.

Petra-é en œvreu mad dré béré é cresquamb-ni græce Doué?

En œvreu mad e zou el labourieu, er poénieu e offret de Zoué, en acteu a vertu, er batiantèd, en doustér, er garanté, etc. er beden hag er sacremanteu.

Men Doué, hàg ean e zou necessér communiein?

Ya, mem bugalé, necessér-é communiein rac hemb er gommunion n'hou pou quet buhé Doué én-oh ér bed-men, nag er vuhé eurus ér baraouis guet en Eutru Doué.

É péh stad é ma ret bout eit communiein?

Red-é ma vehèh ér stad a hræce Doué, ha ma glasquehèh laquat devotion én hou calon.

Mæs, men Doué, hàg er péhedeu e barra doh en inean a vout ér stad a hræce Doué?

Nepas rah er péhedeu, mem bugalé, n'en

dès chet meit er péhèd marhuel e barra doh un inean a vout é græce Doué. Er péhedeu distér ha veniel ne barrant quet doh un inean a vout é græce Doué, ha mar n'ou hanàuet quet, é tostat d'er gommunion guet-hai guet er volanté de vout ol de Zoué, en Eutru Doué e vou coutant hag ean ou fardonnou d'oh.

Neoah, mar tostet de gommuniein guet péhedeu distér ha veniel hag e hanàuet hemb en dout quæ a nehai na volanté d'hum gorrigein a nehai, en Eutru Doué ne vou quet calz coutant. Groeit enta gùellan ma hellehet eit ne vou quet nitra én hou ç'inean hag e zispligehé de Zoué.

Hà ni e zeli communiein liès?

Hui e zeli d'er bihannan communiein ur huéh ér blai idan boén a béhèd. Mæs aveit quêrhèt erhat én hent ag er salvedigueah, hui e zeli communiein liès; rac, èl ma couéhet forh æs ér péhèd, el liessan ma communiehet guet er volanté de gresquein é caranté Doué, er garanté-cé e rei mui a nerh d'oh énep d'er péhèd, ha sèl-brassoh ma vou hou caranté doh Doué, sèl-bihannoh vou hou coust doh er péhèd.

A pe varhuehet, mem bugalé, hui e yei de scoein ar en nor ag er baraouis, hui e larou d'en Eutru Doué: men Doué, digueoret

en nor ag hou paraouis d'ein; hag eän e larou : pihue e zou azé? Hui e rescondou : mé, men Doué. Mæs, e larou-ean, hà hui e hoès loget me mab Jesus én hou calon a pe oèh ar en doar? Ya, men Doué, me mès er receuet ur huéh a p'em boé groeit me hetan communion. Nezé en Entru Doué e larou : en dra-cé n'en dé quet treu erhoalh, *nescio vos*, n'hou ç'hanàuan quet ; red-oé d'oh logein me mab Jesus liessoh ; idan boén a béhèd marhuel é oé ret er receu ur huéh ér blai de Basq, ha liessoh hoah mar oé requis doh communiein eit douguein er victoér ar hou tantationeu, péré en dès hou laqueit de gouéh é péhedeu bras hag eid en dout goust d'em hârein. Quêrhet, n'hou pou quet mem baraouis.

Mæs, men Doué, de betra é teliamb-ni communiein?

Mem bugalé, hui e zeli communiein a gaus d'oh-hui hou ç'hunan, a gaus de Jesus-Chrouist, me mab, hag a gaus d'ein-mé, Doué en Tad.

Men Doué, de betra e teliamb-ni communiein a gaus d'emb-ni hun hunan?

Mem bugalé, hui e zeli communiein a gaus d'oh-hui hou ç'hunan, mar fal doh bihuein é græce Doué, mar fal d'oh mirèt

a gouéh én ihuern, ha mar fal d'oh donnét d'em baraouis.

Me horv adorabl, e lar Jesus-Chrouist, e zou bara dischennet ag en nean é sigur ne varhuou quet er ré en daibrou. Ind e varhuou a fæd buhé er horv, mæs nepas a fæd buhé ou inean. É gré Moïse, en dud couh péré e zaibré ag er mann e vihué revé er horv; èl-cé er ré e zaibrou er bara dischennet ag en nean e vihuou revé en inean. Ya, e lar hur Salvér, mar ne zaibret quet Corv adorabl mab Doué ha mar ne ivet quet é Hoaid, nou pou quet er vuhé, ha hui e yei d'en ihuern; mæs en hani e zaibrou me Horv, hag e ivou men Goaid ér gommunion, mé-memb m'er ressuscitou en dehuéhan dé, hag ean e vou eurus guet-n-ein ém baraouis épad un éternité.

Men Doué, de betra é teliamb-ni communiein a gaus d'hou mab Jesus?

Mem bugalé, hui e zeli communiein a gaus d'em mab Jesus, rac ol er péh en dès groeit me mab Jesus ar en doar e zou bet aveit preparein d'oh er banquet précius-cé; quênt merhuel ar é groéz ean en dès bet instituet aveid oh er sacremant adorabl péhani é ma gùir Doué ha gùir dén idan en apparanceu ag er bara hag ag er gùin. Ean e

laré nezé hag e lar hoah bremen : me zesir guet en desir bras daibrein er pasq guet-n–oh, de larèt–é, bout guet-n-oh é rein doh me Horv santel de zaibrein ha men Goaid sacret d'ivèt. Rac-cé, men bugalé, a pe gommuniet hui e laq me mab Jesus de vout coutant bras, a p'en dé güir é tostat d'er gommunion é tiscoet e hret un istim vras ag er péh en dès preparet d'oh. É galon e vé coutant a pe ret dehou er péh e zesir hag e houlen guet-n-oh. Ah! men Doué, me zou mé ehué coutant a pe hrér stad ag er péh e mès preparet d'em amièd, a pe receuér guet-n-ein el labour e hran aveid er réral, hag a pe rér d'ein er péh e zesiran. Me gompren enta é ma coutant Jesus a pe gommunian.

De betra anfin, men Doué, é teliamb-ni communiein a gaus d'oh-hui?

Ah! mem bugalé, n'en dès nitra ar en doar hag én nean hag e rant mui a inour d'ein eit n'en dé er péh en dès groeit me mab Jesus ar en doar. Dré é varhue hag é bassion ean dès reit d'ein ol en inourieu en doé lamet péhedeu en dud guet-n-ein ha reit dré é vériteu er moyand d'er béherion d'hobér ou salvedigueah. N'en dès nitra hag e gâran gùel eit me inour; nitra hag e

zesiran quement èl salvedigueah mem bugalé malheurus ar en doar; rac-cé é on coutant a œvreu me mab adorabl. Ha hui, mem bugalé, a pe gommuniet, dré m'hum gav Jésus én hou calon guet ol é vériteu, hui e rant d'ein un inour haval doh en inour e rant ean-memb d'ein, hui e ra d'hou ç'inean mériteu hou Salvér péré hou laq de vout mad de receu mem baraouis. Èl-cé, mem bugalé, communiet aveid on, ha hui me inourou én ur fæçon jaugeabl doh-ein, hag open, hui e salvou hou ç'inean péhani e mès crouéet eit bout eurus, doh me mêlein ha me adorein épad un éternité.



# PASSION JESUS-CHROUIST

## PÉ OFFRAND D'HUR SALVÉR

### A OL ER POÉNIEU EN DÈS ANDURET ÉN É BASSION.

*Aveit obtenein guet Doué, pé soulagemant en ineaneu ag er purgatoér, pé conversion er béherion, pé hur honversion ni-memb, pé er pardon ag hur péhedeu, pé græceu aral a béré en hun nès dobér, etc.*

### RANNET É SEIII DÉ.

## DRÉ EN EUTRU EL LEU.

(Én ul leinein er souffranceu-men, é ma ret gobér réflexion èl pe bassehé en dra-zé dirac hou teulegad; rac quement tourmant en dès andúrét Jesus-Chrouist, ean er groé aveit peb-unan ag hun ineaneu, hag ehué aveit hou ç'hani.)

---

## D'ER SUL.

Hur Salvér ér jardrin a Olivèd. É dristé, é heden, é aboeissance de volanté é Dad, é angoni, é huisen a hoaid, etc.

1. Me Salvér adorabl, aveit goulen guet-n-oh *N. N.*,* me offr d'oh ol er souffranceu hag en humiliationeu ag hou Passion glaharus, hou marhue cruel ar er Groéz, hag

* En nihue lettren-zé, *N. N.*, e seneft é teliet choége amen er græceu e zesiret obtenein, pé aveid oh, pé aveid un aral. Groeit er memb tra en déieu aral.

ol er goaid précius e hoès scüillet guet quement a garanté aveit hur prenein.

Chetuï azé, me inean, er péh en dès ha béhedeu coustet de Vab Doué : sel péh glahar e zeliès ha pout a nehai, péh penigen e fal d'id gobér a nehai guet Jesus-Chrouist, péh sourci e zeliès quemér aveit parrat doh-t-hai bremen, ha petra e fal d'id gobér aveit derhel ferm é chervige en Eutru Doué, hag aveit cresquein én é garanté.

Groeit er memb réflexioneu arlerh peb articl, pé réral revé en doug ag hou calon.

Guellein e hrér ehué hum adressein doh Doué, ha laret dehou : men Doué, a bala-mòrt d'er souffranceu, d'en humiliationeu, etc., en dès hou Mab divin anduret aveid on, accordet d'ein me honversion, pé, etc., (revé er péh e hoès intantion de houlen).

2. Me offr d'oh, ô me Salvér, en desir grèdus ag er souffranceu, péhani e hras d'oh monnèt d'er jardrin a Olivèd, aveit hastein en amzér ag hou Passion extérior dré er boén ag ur Bassion intérior, mæs quer bras ma n'en devehé jamæs guellet hou çanemisèd, deüstou d'ou malice, hou tourmantein én ur fæçon quer cruel; rac er haz ou doé doh-oh ne hellé ingalein er garanté hou poé aveid omb.

Aveid ous-é, ô m'inean, en en dès Jesus-Chrouist hum laqueit ér stad-cé, groa a nehou ul limage bihue én ha calon, hag èl pe vehès én é bresance, sel doh-t-hou guet caranté, trugairéqua-ean, goulen pardon guet-hou, ha durand en dé n'en ancoéhès chet. (Mar caret gobér er memb tra arlerh quement articl e zou, pourfitaploh-vou.)

3. Me offr d'oh, ô divin Jesus, en dristedigueah vras é péhani é oé bet abimet hou Calon santel a balamort d'en nombr ha d'en énormité a me féhedeu, guet péré hou poé hum bresantet dirac hou Tad, guet ur santimant bras a humiliation, èl pe vehèh bet hui-memb cablus a nehai. Me offr d'oh er garanté péhani e hras d'oh ou ouilein guet dareu lan a hloès, hag hum offrein d'hou Tad, aveit gobér penigen a nehai. Me offr hoah d'oh en ol disinourieu, en tourmanteu hag er marhue e zelièh andur quênt pèl, a balamort d'em buhé criminel, ha péré e oé ol presant én hou sperèd ér momand tristcé. Quement-cé hou laquas quer goan, m'hou pehé bet collet er vuhé, quenavé ur miracl, èl ma hou poé laret dré er guirieu-men : *Trist-é me inean bet er marhue.* Èl-cé, Jesus n'en dès hirreit é vuhé meit aveit hirrat é dourmanteu. Brasset ur garanté!

Sel, ô m'inean, na quirret en dès coustet de Jesus aveit ha telivrein a dristedigueah éternel en ihuern, e hès méritet quel liès a hùéh?

4. Me offr d'oh, ô Doué, deit de vout dén, er beden humbl ha respectuus hou poé groeit de Zoué hou Tad, hou face prosternet doh en doar, én ur houlen-guet-hou ma vehé bet pêlleit doh-oh, mar boé possibl, er halice a hou Passion, én ul larèt neoah é oéh coutant d'en ivèt, mar boé é volanté. Caërret un exampl a soumission de volanté Doué!

Me inean, a pe vehemb én ur boén, én un tourmant, én un dougeance benac, ret-vou d'emb larèt èl Jesus-Chrouist : me Zad, mar d'é possibl, pêlleit doh-ein er halice-zé, mæs neoah hou volanté revou groeit, ha nepas me hani-mé. Én ur hobér èl-cé, er galon hum gavou æssoh.

5. Me offr d'oh, ô me Salvér, er batiantèd admirabl guet péhani hou poé anduret silance hou Tad, péhani ne venné quet cheleuèt hou peden; hag er résolution hou poé queméret d'hum sacrefiein antiéremant d'é justice, rac, dré hou caranté infini, hui hou poé hum rantet caution aveit hur péhedeu. Brasset ur garanté!

Te gompren a dra-sur, ô m'inean, perac en dès vennet Mab Doué andur quement a boénieu. Hà te garehé er hruceñein hoah, hag el laquat a nehué d'er marhue én ha calon dré er péhèd? Péh quer cruel e véhès-té! Ah! naren n'er groei quet!

6. Me offr d'oh, ô Jesus, en affligettan ag en ol dud, er garanté berhuidant ha madeleahus, péhani, deustou d'en dristedigneah vras é péhani é oèh couéhet, e hras d'oh ancoéhat hou poénieu aveit quemér soign a hou Tisciplèd, doh ou visitein hag ou acouragein de veillein ha de bedein, aveit mirèt doh-t-hai a gouéh én tantation.

Disquamb dré-zé penaus é ma ret pédein aveit pèllat doh en tantation, pé eit nepas couéh aharh, drès peb-tra en affærieu dangerus ha diæs. Én ur zihoal èl-cé doh en tantationeu, é veint deja a hantér feahet.

7. Me offr d'oh, me Salvér carantéus, er garanté infini dré béhani en hou poé vennet santein hui-memb hun dougeanceu, hur perderieu, hur hoartis hag hur misérieu, aveit hur gobér lodec ag hou courage hag a hou nerh, ha disquein d'emb dré hou ç'exampl, doug er victoér ar er fal inclinationeu péré e glasq perpet hum goutantein, ha liès mad ar goust er gousciance.

8. Me offr d'oh, ô me Salvér, hui péhani e zou joé ha nerh en Ælèd, en humilité vras péhani e hras d'oh receu secourieu en Æl-hont davaiet dré hou Tad aveit hou confortein.

Quement-cé e zisq d'emb é teliamb receu humblemant aviseu er ré distérroh eid omb, ha tennein pourfit a nehai. En dra-zé e zou un act a humilité agréabl bras de Zoué ha pourfitabl aveid-omb.

9. Me offr d'oh, ô dén a ganveu, er hombat intérior, rust ha calet-hont, péhani hou taulas én un angoni cruel, hag e hras d'oh huisein er goaid én ur fæçon quer câlet.*

O me Salvér, me joent én avance me angoni doh hou ç'hani, hag hum soumettein e hran a vremen dehou a greis me halon.

10. Me offr d'oh, me Salvér adorabl, peb tapen ag er Goaid précius-hont, péhani, open ma trezé hou tillad, e ridé hoah bet en doar ar béhani é oèh stouyet.

* Souffranceu câlet ha combat rust Jesus e hellé donnèt, 1° ag er guél a vajesté Doué quen offancet dré un nombr quer bras a béhedeu, hag èl pe vehé bet ean-memb cablus a nehai; 2° ag el limage eahus ag en ol tourmanteu e zelié andur quênt pél; 3° ag en nombr bras ag er ré de béré é varhue e vehé inutil, rac ne gâreint quet pourfitein a nehou, etc.

Goaid Abel e grié vangeance énep de Gaïn; mæs hou ç'hani, me Salvér, e gri misericord aveid omb..

* Men Doué, ne véritan quet er græceu péré e mès bet intantion de houlen guet-n-oh ér hommancemant a me feden; mæs, Jesus-Chrouist, hou Mab câret, en dès anduret en ol tourmanteu-zé aveit mériteiñ er græceu-zé d'ein; hag unan ag é souffranceu brassan e vehé ma vehé inutil é Bassion aveit me salvedigueah. Dré-z-hou ha guet-hou-é enta é houlennan guet-n-oh *N. N.*, hag é espéran bout cheleuet. A me zu, men Doué, me lamou en ampéchemanteu, péré e zou me féhedeu; me hrei ur govézion vad, m'hum gorrigeou ag ag en difaut-men hag ag en difaut-hont. (Fallein e hra ou hanhuein, ha, durand en dé, pourfitein ag en ocasioneu eit doug victoérieu ar en difauteu-zé.)

Chetui penaus é tennér pourfit a Bassion hur Salvér, ha penaus en er rantér favorabl d'emb. Mar e hoès bet intantion d'obtenein ur græce benac aveid er \réral, hui e hel offrein de Zoué un œvr mad, ur mortefication, etc., péhani hum broposehet d'hobér ér memb intantion quênt ma vou passet en dé.

Güellein e hrér achihue en excelcice a bep dé dré er reflexioneu hag er résolutioneu-zé, pé dré réral haval doh-t-hai, peb-unan revé é zevotion, pé revé dobérieu é inean, etc.

---

## D'EL LUN.

**Hur Salvér e ya én arben d'é anemisèd. Queméret-é hag ariet. É Apostelèd en abandon. Conduyet é de dy Anne.**

1. O Salvèr carantéus, aveit goulen guet-n-oh *N. N.* (choéget amen, etc.) Me offr d'oh er grèd guet péhani en hou poé sânet ag el léh é péhani en hou poé groeit hou peden, aveit monnèt, lan a gourage hag a garanté doh er souffranceu, én arben d'hou ç'anemisèd, deustou ma houyèh penaus é tent guet en intantion d'hou quemér aveit hou laquat d'er marhue.

Exampl caër ag er fideldèd guet péhani é teliamb hum acquittein ag hun deverieu, memb hag é telieheinb col hur buhé, a p'en dé necessér aveit gloër Doué hag aveit hur salvedigueah !

2. Me offr d'oh, ô er fidellan ag en amièd, en doustér vras guet péhani én hou poé cousantet receu ur boq a vèg infâm en treitour Judas, er vadeleah péhani e hras

d'oh hum chervige ag er honzeu tinér-men capabl d'en touchein, ha d'hobér dehou antréein én-hou é hunan : ***M'ami, perac é oh-hui deit amen? Petra, Judas, hui e drahis mab dèn dré ur boq?***

3. Me offr d'oh, me Salvér amiabl, hou caranté vras é quevér Malchus én ur stâguein é scoharn, péhani en doé trohet sant Pièr, hag én ur rebraichein en discipl fidel-zé rac ma venné arrest en decret éternel ag hou marhue ; de béhani é tèh a goussantein guet quement a garanté.

Héliamb exampl hur Salver, ha dalhamb ferm doh hur résolutioneu mad.

4. Me offr d'oh, ô madeleah infini, er soign charitabl hou poé queméret a hou Tiscipléd, én ur zihuen doh hou ç'anemisèd a hobér droug dehai. Falein e hré d'oh hum sacreflein hou ç'hunan de justice hou Tad ; rac, én effèd, hosti erbet meit-oh ne oé capabl de zouçat é golér é quevér en dud.

A p'hum bresant d'hobér un dra benac câlet pé humiliant aveid omb, n'el lausquamb quet guet er réral, groamb-ean quêntoh ni-memb, mar guellamb.

5. Me offr d'oh, ô Hosti santel, er péh hou poé anduret aberh hou ç'anemisèd cruel, a p'ou doé hum daulet ar-n-oh guet furi èl

diaulèd, hou stâguet forh sterd guet credad ha rangenneu hoarn, hou taulet ar en doar, hou flastret idan ou zreid, hou scoeit a dauleu bras, ha groeit d'oh comprenein dré er goal drettemanteu-cé er maliee cruel ou doé a bêl-quênt énep d'oh én ou haloneu.

6. Me offr d'oh, ô Bugul mad, en anquin bras hag en humiliation e ras d'oh hou ç'Apostolèd, péré hou ç'abandonnas tout, hag hou lausquas hou ç'hunan étré deourn hou ç'anemisèd : quement-cé e oé hilleih glaharussoh d'hou calon eid er rangenneu a béré é oé sammet hou corv.

A p'en dé hou ç'amièd ér maleur pé é poén benac, ne fal quet ou abandonnein.

7. Me offr d'oh, ô Oén lan a zoustér, er paseu poénius hou poé groeit ag er Jardrin a Olivèd beta Jerusalem, é péh léh é oèh bet stleiget dré hou ç'anemisèd guet er vrassan crueldèd.

8. Me offr d'oh, ô me Salvér, ol er péh hou poé anduret é passein a retorn en torrant a Cédron, é péhani er soudardèd, péré hou conduyé guet quement a hèr, e hras d'oh couéhel, hag a béhani en hou poé sortiet, allas! trampet bet en isquern, ha goleit a vlossadur.

9. Me offr d'oh, ô Roué en nean hag en

doar, er méh bras hou poé santet é antréein é Jérusalem, ariet ha garottet èl ur hriminel, gronnet a lanceu hag a gleanniér, hag é creis un tolpàd soudardèd, péré e ziscargué ar-n-oh tauleu, anjulieu ha mil malédiction.

10. Me offr d'oh, me Salvér, er méh hag en affront hou poé bet d'andur é ty Anne, é péhani é oèh bet conduyet quetan dré hou ç'anemisèd. Me offr hoah d'oh er batiantèd guet péhani en hou poé cheleuet inou en anjulieu hag en temalationeu injust péré e hras Anne d'oh, hag er fæçon méhus é péhani é oèh bet contraignet de barissein dirac-t-hou, hou pèn dizolo ha hou teourn ariet èl ur hriminel. Oh! caërret leçonieu a humilité, a zoustér hag a batiantèd!

(Fallein e hra achihue en exelcice a bep dé èl m'en dé merchet ér bagen 113, *Men Doué ne véritan quet, etc.)

---

## ER MERH.

**Hor Salvér e zou conduyet de dy Caïph. Interroget-é, nahet dré 'sant Pièr, ha goal-drettet er rest ag en noz.**

1. O me Salvér, aveit goulen guet-n-oh N. N. (choéget amen, etc.), me offr d'oh en humiliation vras guet péhani en hou poé

vennet bout presantet, ariet ha garottet, dirac Caïph hag ol er Honseil assamblet én é dy, ha bout sellet guet-hai èl un torfætour. Me offr d'oh er batiantèd admirabl guet péhani en hou poé cheleuet er faus testoni e larent inou énep d'oh.

2. Me offr d'oh, ô Mab uniq de Zoué, er respet hag er modesti guet péhani é chomèh é presance er bélêg bras-cé de cheleuèt en interrogationeu lan a orgueil, péré e hré d'oh a zivout hou toctrin ha hou Tisciplèd, hag er resconden aviset mad hou poé groeit dehou.

3. Me offr d'oh, Doué a vajesté, en doustér admirabl guet péhani en hou poé receuet ur jottad cruel ha méhus a zorn ur vil laqués, péhani en doé bet en hardéhtèd d'hou coaldrettein ér façon-zé, èl p'hou pehé bet manquet d'er respet deliet d'er bélêg bras. Me offr d'oh hoah en dranquilité vras guet péhani en hou poé goulennet guet-hou perac en hou scoé, mar ou poé rescondet mad.

4. Me offr d'oh, divin Jesus, joé hou Calon sacret é creis er faus accusationeu e formé énep d'oh ivi ha malice hou ç'anemisèd, hag er garanté dré béhani en e hoès preset parissein criminel, aveid hun rantein ni just ha santel dirac hou Tad éternel.

5. Me offr d'oh, ô me Salvér, er respet bras hou poé aveid en hanhue santel a Zoué; avertisset dré er bélêg bras de larèt hà hui e oé er Messi, mab de Zoué, hui e rantas quentéh testoni d'er huirioné, dré er guirieumen : *Ya, mé-é*, deustou ma hanàuêh erhat malice en dén hypocrit-cé, hag é huéléh splan penaus hou rescond n'en dervehé cherviget meit d'hou condannein d'er marhue.

6. Me offr d'oh, ô Jesus Doué a huirioné, en humiliationeu bras hou poé anduret, a p'hou poé hum huélet goal-drettet a balamort m'hou poé laret er huirioné; hag a p'hou poé gûélet hou conzeu, péré e zou er honzeu ag er vuhé éternel, é vout sellet èl blasfémeu péré e vérité er marhue cruellàn ha méhussan.

7. Me offr d'oh, ô Jesus, er bràuan a vugalé en dud, er goal-drettemanteu hou poé souffret guet ur batiantèd quer bras, abandonnet èl ma oèh d'insolance er soudardèd, a béré, quentéh èl ma oèh bet juget cablus a varhue, lod e scopas én hou teulegad, lod e dennas hou parhue hag hou pleàu, lod aral e holas hou facc hag e ras d'oh nombr bras a dauleu dorn hag a jottadeu, én ul larèt d'oh avoit gobér goab a han-oh : *Chrouist, divis pihue en dès hu scoeit.*

O hui, péré e guemér quement a soign a hou prâuité, comprenet péguement er vanité amoêd-cé en dès coustet de face adorabl Jesus : en tauleu dorn, er jottadeu, er fang hag er scopitelleu-zé !

8. Me offr d'oh, me Salvér adorabl, er glahar anquinus en doé groeit sant Pièr d'oh a p'hou nahas tair gùéh, hag er sèl a druhé tinér ha carantéus hou poé taulet ar en discipl cablus-cé, én ur sellèt doh-t-hou guet ul lagad a visérícord; dré er sèl eurus-cé, hui e hras dehou hanàuein é faut hag en ouilein guet nombr a zareu er rest ag é vuhé.

Men Doué, mar em behé er maleur de gouéh én ur faut benac, groeit ma vein avertisset quentéh dré me housciance, acelfin ma houlennein pardon guet-n-oh ha ma hum gonvertissein.

9. Me offr d'oh, divin Jesus, ol er péh hou poé anduret a souffranceu hag a humiliationeu er rest ag en noz trist ha calethont, é péhani é larér é oèh bet abandonnet de gounar er soudardèd hag el laquési, péré, goudé ma oent bet schuéhet é scopein doh hou face, doh hou scoein, é tennein hou parhue hag hou pleàu, etc, hou chairras én ur hachot forh tihoel. Me offr hoah d'oh tout en dispositioneu santel a hou calon sacret,

péhani e oé nezé occupet é hobér hur peah guet Doué hou Tad, hag é véritein d'emb, dré hou souffranceu ér prison trist-zé, en délivrance a boénieu éternel en ihuern hur boé méritet dré guement a béhedeu.

10. Me offr d'oh, me Salvér a garanté, er joé hou poé santet er gùinér vitin, é huélèt é oé anfin arrihue en dé hou poé desiret guet quement a hrèd hag a hirreah, ha péhani e sellèh èl er haërran dé a hou puhé, quer bras èl ma oé hou caranté eid en dud!

Ah! pe garehemb sellèt er hroézieu èl donæzoneu ag en nean, a dra-sur ni ou receuehé guet bihannoh a boén ha guet mui a garanté, hag ind e vehé méritaploh aveid omb.

(Achihuet èl m'en dé merchet pagen 113, * Men Doué, etc.)

---

## ER MERHÉR.

Hur Salvér e zou conduyet de dy Pilat. Accuset é é guen. Comparissein e hra dirac Hérod, péhani e hra disprisance a nehou, hag e hra er gusquein guet ur sæ gùen. Retorn e hra de dy Pilat. Comparaget-é doh Barabbas. Flagellet-é én ur fæçon cruel.

1. O Roué en Nean, aveit goulen guet-n-oh *N. N.* (choéget amen, etc.), me offr d'oh en

humiliationeu hemb mesul hou poé receuet é comparissein dirac Pilat, de dy péhani é oèh bet conduyet quetan, ariet ha garottet èl un torfætour, hag é ty péhani er Brincèd ag er vêléan, er Scribèd hag er Pharisiénèd hou ç'accusas é gueu èl un dén a gomplot, a revolt ha hemb dougeance Doué.

2. Me offr d'oh, ô Mab de Zoué, er silance hou poé goarnet é creis er faus accusationeucé, deustou m'hou pressé Pilat de rescond. Hui e venné lezel guet hou Tad er soign a justeflein hou ç'innoçance accuset é gueu, aveit disquein d'emb dré hou ç'exampl souffrein é silance ha hemb hum glêm en anjulieu hag er gueuiér; a vihannoh ne vehé avantajussoh aveid gloër en Eutru Doué, ma hum justefiehemb, èl m'hou poé groeit dirac er bélêg bras.

5. Me offr d'oh, me Salvér souveræn, en humbl aboeissance guet péhani en hou poé hum lausquet de vout conduyet de balæs Hérod, de béh léh en hou cassas hou ç'anemisèd guet calz a grueldèd hag a zizinour.

4. Me offr d'oh, ô sagesse éternel, er méh bras hou poé receuet dirac er princehont, péhani hou tisprisas guet tout en dud ag é balæs. Open en disprisance en doé aveid-oh, can c hras hoah d'oh chervige de

vourd, hag ou ras é spectacl de ol en dud ag é gourt ha de ol é bobl, én ur hobér, dré zisprisance, hou cusquein guet ur gouh sæ guen, hag hou cassas a retorn ér stad trist-cé de Pilat.

5. Me offr d'oh, me Salvér, en humiliation vras hou poé anduret é retorn de dy Pilat, gusquet guet er sæ a zizinour-zé, gronnet guet tud insolant ha counaret, péré e hras d'oh mil insult, én ur ziscarg ar-n-oh anjulieu, rebreicheu ha tauleu.

6. Me offr d'oh, Mab uniq de Zoué, en humilité hemb sôm guet péhani, hui, mamen er santeleah, hou poé anduret bout comparaget doh Barabbas, péhani ne oé meit un dén a revolt, ur multrér, hag unan ag er ré fallan e oé ar en doar.

O na péh quer méhus e oé bet aveid oh-hui nezé, ô me Jesus, é cleuèt hou pobl é crial : *Ne vennamb quet a hennen, reit-d'emb Barabbas.*

7. Me offr d'oh, ô Jesus en innoçance memb, en aboeissance parfæt guet péhani en hou poé receuet en arrès terribl a hou flagellation. Hui hou poé-ean sellet ha receuet èl pe vehé bet deit a berh hou Tad éternel, ha hui e laras dehou guet joé a galon er péh en doé profætiset pèl-quênt er roué santel David : *Chetui-mé amen prest de receu en tauleu foèt.*

Me offr d'oh, ô Victim adorabl, er flagellation cruel hag horribl hou poé anduret guet ur batiantèd vras, a pe oèh bet laqueit ètré deourn er vourreàuïon, péré, revé santès Madelén a Bazzi, e oé forh nombrus. Armet èl ma oent, lod guet guial, lod guet credad clomet ha lod aral guet rangenneu hoarn, goudé m'ou doé hou tlhusquet hag ariet hou tivréh ihuel doh ur pilér, ind e zispennas hou Corv santel a dauleu; ha nezé, èl ne scoent mui meit ar goulieu, ind er meurtrissas hag er ronguas én ur fæçon quer barbar, ma oé goaid-gleu tout er place a hou flagellation, péhani, revé certæn tud santel, e badas open un ær. *

El lézen ne bermetté rein meit deu-uiguênd taul foêt; mæs aveit Jesus, ne oé quet bet sellet doh quement-cé; bout e zou Sænt péré e assur penaus en doé hur Salvér receuet open puemb mil taul. Péh ur grueldèd!

O miliguêt péhèd a lubricité, péh quer quir é hès-té coustet de gorv pur hag innoçand me Salvér!

9. Me offr d'oh, me Salvér a garanté, hou

* Santès Thérèse, én ur gonz a flagellation Jesus-Chrouist e lar penaus é oé gùèlet tameu ag é grohen a scour doh-t-hou. Ha santès Brigit e lar penaus é isquern e oé disolo é calz a léhieu. Brasset ur grueldèd.

Goaid précius, ag un talhuedigueah hag ag ur mérit infini, péhani hou poé scùillet guet quement a abondance dré garanté eid on, ér mistér glaharus a hou flagellation cruel. Men Doué, me offr d'oh Goaid précius hou Mab, é léh en dareu a gontrition, péré, allas! e vanq d'ein liès.

10. Me offr d'oh, ô nerh er ré goan, er goannedigueah vras é péhani é oèh couéhet arlerh ur tourmant quen eahus, péhani, revé en apparance, e hras d'oh semblein é creis er reviér a hoaid en doé scùillet hou Corv santel, péhani ne oé meit ur gouli a sôl en treid bet lein er pèn.

Tristet ur spectabl aveid en Ælèd! *Ind e ouilé guet un anquin bras.* Hà ni, petra e hrehemb-ni?

(Achihuet èl m'en dé merchet, pagen 113, Men Doué, etc.

---

## ER RIEU.

Hur Salvér e zou gusquet guet ur houh haillon scarlat, ha courònet a spern. Pilat en disco d'er bobl, én ul larèt: *Ecce Homo* (chetui en dén). Condannet-é d'er marhue.

1. Me Salvér adorabl, aveit goulen guet-n-oh *N. N.* (choéget amen, etc.), me offr d'oh er paseu hou poé groeit guet quement

a boén, a p'en doé hou ç'anemisèd hou stleiget guet calz a rustoni hag a gruelded ag el léh a hou flagellation beta pretoér Pilat, aveit cresquein hoah er supplice cruel ha méhus hou poé anduret un tamig é raug, dré en anjulieu hag en outrageu vrassan.

2. Me offr d'oh, ô douce Jesus, en tourmant hou poé souffret, a p'en doé hou poureàuïon tennet ar ou nerh a ziar-n-oh hou sæ deja staguet doh hou Corv sacret, péhani ne oé meit ur gouli, ha ma hou cusquezant guet ur houh haillon scarlat, aveit gobér goab a hou tignité royal.

3. Me offr d'oh, ô Roué en nean hag en doar, er batiantèd hemb mesul hou poé conservet, a p'en doé ou poureàuïon cruel laqueit ar hou pèn ur gourôn a spern, péhani ou doé plantet a dauleu bah. Er spern-zé e doulas, allas! é mil tachad hou pèn adorabl, hag e hras d'oh quel liès a houli cruel, péré en doé groeit d'oh souffrein horriblemant betag en dehuéhan momand a hou puhé.

4. Me offr d'oh, me Salvér carantéus, tout er goaid précius hou poé scùillet ér mystér glaharus-cé, hag er charité vras dré béhani en hou poé vennet quemér er gourôn a spern aveit méritein d'emb courôn er joé éternel hur boé maleurusemant collet é vihuein é creis pligeadurieu er bed.

5. Me offr d'oh, ô Doué, dirac péhani é crein er-puissanceu ag en nean, er batiantèd hag en doustér infini guet péré en hou poé anduret ol en anjulieu en doé groeit hou ç'anemisèd d'oh, én ul laquat ur gorzen én hou torn é guis ur sceptr, én ur scopein doh hou face, én ur stouyein ar ur glin dirac oh eit gobér goab, én ul lemel er gorzen a dré hou torn aveit scoein ar hou courônn spern, én ur rein jottadeu d'oh, hag én ur hobér bourd guet-n-oh èl guet ur bouffon.

Cruellet ur remæd e zou bet ret cavèt aveit gùellat me orgueil! Eurus mar da d'ein chongeal erhat ha pourfitein.

6. Me offr d'oh, ô dén a souffranceu, en humiliation vras hou poé receuet, a p'en doé Pilat hou tiscoeit d'er bobl, gusquet guet ur houh haillon scarlat, courônet a spern, couciet a scop ha goleit a houlieu, én ul larèt: *Chetui en dén.*

7. Me offr d'oh, me Jèsus, er glahar péhani en doé trezet hou calon sacret, a p'hou poé hum huélet nahet dré hou pobl memb, dré er bobl-hont hou poé perpet quement càret, ha de béhani en hou poé groeit quement a vad; a p'hou poé-ean cleuet é houlen guet Pilat m'en devezé hou condannet d'er marhue ag er groéz, dré er

guirieu-men : *Lamet-ean a zirac hun deu-legad, crucefiet-ean, crucefiet-ean.*

8. Me offr d'oh, me Salvér, en druhé vras hou poé bet eid er gueih Juiffèd; a p'hou poé güélet Pilat é holhein é zeourn, aveit, revé é chonge, hum zigarg ar nehai ag er maleurieu e hellehé héli hou marhue, hag a p'hou poé ind cleuet é crial ind-memb tout assambl : *Déet é hoaid de gouéh ar-n-amb hag ar hur bugalé hun goudé.*

O me Jesus, couéheèt ehué hou coaid ar-n-amb-ni, mæs aveit hur santefiein hag hur salvein !

9. Me offr d'oh, ô Salvér adorabl, en assurance ferm guet péhani en hou poé cheleuet en arrest ag er marhue en doé Pilat injustemant prononcet énep d'oh, hag er houssantemant humbl hag antiér guet péhani hou poé aboeisset de volanté hou Tad, hag er garanté berhuidant péhani e hré d'oh clasq er moyandeu de brenein ha de salvein en ol dud.

Én union guet-n-oh, ô me Salvér, me receu én avance en ær a me marhue, aveit gobér satisfaction de justice en Eutru Doué.

10. Me offr d'oh, ô Victim santel, er garanté vras guet péhani en hou poé hum abandonnet étré deourn hou pourreàuion,

quentéh èl ma oé bet prononcet er santance injust-cé. Me offr d'oh er rustoni guet péhani en hum daulezant ar-n-oh, dirac ol er bobl, lan a joé doh hou cuélèt anfin abandonnet d'ou fantasi, hag é huélèt en ou doé guellet donnèt de bèn a ou dessein infâm.

Men Doué, hou peèt truhé doh er bobl maleurus-cé, ha groeit ma hum gonvertissou.

(Achihuet èl m'endé merchet, pagen 113, Men Doué, etc.)

---

## ER GUINÉR.

Hur Salvér e zoug é Groéz Er péh e arrihue guet-hou ar en hént glaharus ag er Halvar. Crucefiet-é.

1. Me Salvér amiabl, aveit goulen guet-n-oh *N. N.* (choéget amen, etc.), me offr d'oh er santimanteu hag er joé e santas hou Calon sacret a pe bresantas er Juiffèd d'oh er Groéz, péhani e zesirèh guet quement a hrèd quer pêl quênt, ha de béhani en hou poé boquet guet caranté, èl d'ur prièd péhani e oé bet promettet d'oh.

Chètui, m'inean, penaus é teliehès gobér a pe zégass Doué croézieu d'id.

2. Me offr d'oh, divin Jesus, en nombr bras a humiliationeu hou poé anduret dirac

en nean hag en doar, a pe oèh bét sammet ag er Groéz, péhani e oé miliguet ha casseit guet en ol, hag a pe oé bet groeit d'oh quemér en hent ag er Halvar, é compagnoneah deu lair, gronnet a sòudardèd, a vourreàuion, hag ag un nombr bras a dud, péré hou anjulié ol a hoahan ma hellent.

3. Me offr d'oh, me Salvér, er péh en doé groeit d'oh souffrein, durand er voyage calet-cé, er vourreàion péré hou conduyé én ur ziscarg ar-n-oh tauleu, péré hou stleigé guet rustoni, hag e vlasfêmé mil ha mil gùéh énep d'hou majesté adorabl, hemb n'hou poé digueoret hou pêg aveid hum glêm.

Groeit, me Salvér, ma quemérein scùir ar-n-oh ha ma tisquein goarn er batiantèd.

4. Me offr d'oh, ô Victim divin, en dranquilité hag er batiantèd hou poé conservet é tourmanteu quer bras, hag en tapenneu précius a hou Goaid, a béhani en hou poé lausquet mercheu partout dré en hent : allas ! er Goaid santel-zé, én ur gouéhel ér fang, e oé quentéh flastret idan treid er ré eid péré en er scùillèh.

Maleurus péhour èl ma on, me mès-mé ehué flastret idan me zreid er Goaid précius-cé, durand en amzér e mès bihuet hemb vennein hum gonvertissein ! Pardonnet-mé,

men Doué, me ven en impléein bermen aveit pureñein m'inean.

5. O Doué, péhani e souten en nean hag en doar dré hou puissance, me offr d'oh er hoanedigueah poénius-hont hou poé anduret ér voyag rust ha calet-hont, hag er hol a hou nerh, péhani e hras d'oh couéh liès idan er bouis a hou Croéz, quement-cé e oé bet caus m'en doé er Juiffèd forcet Simon er Cyrénéen d'hou secour d'hi doug, non pas dré druhé doh-oh, mæs guet eun ne vehé deit d'oh merhuel ar en hent, ha n'en devehé quet bet guellet en tigrèd-hont joeissein ag pligeadur barbar d'hou crucefiein.

N'ancoéhès quet, ô m'inean, en doé Jesus couéhet idan er béh ag ha béhedeu, quêntoh eid idan er bouis ag é Groéz. Lam enta er béh ponnér-zé guet-ou dré ur govézion vad: péh ur soulagemant e rei-té d'é galon !

6. Me offr d'oh, ô Salvér carantéus, er garanté guet péhani é oèh touchettoh ag er maleurieu horribl e zelié couéh ar er Juiffèd, eid ag hou tourmanteu prop, én ul larèt d'er merhèd a Jerusalem : *Ne ouilet quet ar-n-an-mé, mæs ouilet ar-n-oh hui-memh hag ar hou pugalé.*

Gùélèt un inean é stad a béhèd, e zou aveit Jesus ur boén vrassoh, eit hum huélèt

ean-memb sammet ag er Groéz. Pardon, me Jesus, ag er boén e mès groeit d'oh durand quer pêl amzér!

7. Me offr d'oh, me Salvér amiabl, er mortefication vras hou poé pratiquet é arrihue ar er Halvar, én ur danhouat ag ur breuage eaiget a veistr hag a vyrr, e bresanté d'oh hou pourreàuion. Hui e vennas santein tout er huerhuision a nehou én hou pég, mæs n'hou poé quet vennet ivèt, aveit m'hou pehé guel santet en nerh a hou tourmanteu.

8. Me offr d'oh, ô Victim santel hag innoçand, er souffranceu cruel hou poé anduret a pe oé bet lamet a ziar-n-oh guet quement a rustoni hou sæ, péhani e oé stâguet doh hou coulieu santel dré er bouis a hou Croéz. Nezé ol hou coulieu, ô me Salvér, e zigueoras a retorn, hag e renehuéas ol hou poénieu.

Me offr hoah d'oh en aboeissance parfæt guet péhani en hou poé hum astennet ar er hoéd a hou Croéz, dré ordr hou pourreàuion, én ur bresantein dehai, guet aboeissance hag a galon vad, hou treid ha hou teourn aveit bout stâguet doh-t-hi.

9. Me offr d'oh, ô me Salvér beniguet, ol er souffranceu bras ha hemb nombr hou poé anduret a pe oèh bet tachet doh er hoéd

infâm-hont *, hag er glean a hlahar en doé trezet calon hou Mam santel, a pe gleuas en tauleu marhol, quement-cé e gresquas hoalr nezé hou poénieu intérior én ur fæçon eahus. Me offr d'oh er mérit infini ag er Goaid précius e sortié a bep-unan a hou coulieu, ha péhani e offrèh hui-memb de Zoué hou Tad eit hur réconciliation parfæt hag antiér.

10. Me offr d'oh, me Salvér a garanté, er hresquance bras a souffranceu hou poé anduret partout dré hou Corv; a pe oé bet sàuet hou Croéz guet credat, ha lausquet de gouéh guet horros bras én toul e oé preparet aveit-hi, quement-cé e achihuas diflosquein el hou ç'isquern, hag e gresquas horriblemant hou coulieu; me offr anfin er batiantèd admirabl guet péhani en hou poé cheleuet tranquilemant er blasfêmeu, en temalationeu hag en anjulieu a bep sort e ziscargué hou ç'anemisèd ar-n-oh, a p'hou cuélezant èl-cé sàuet doh er Groéz.

* Santèz Brigit e lar penaus, a pe oé bet tachet un dorn, é oent bet obliget de dennein ar ou nerh guet credat ar en dorn aral hag ar en treid, aveit gobér dehai arrihue guet en toulleu e oé bet groeit ér Groéz; quement-cé e hras d'er goahiad hum asten ha torrein guet un tourmant quer bras, ma vehé bet guellet contein en isquern a nehou, èl m'en doé-ean er profætiset er roué santel David.

Ah! me Salvér, dalhet doh hou promess: promettet e hoès tennein tout guet-n-oh a pe vehèh bet sàuet ar er Groéz a zoh en doar; tennet-mé enta tout guet-n-oh, mé hou suppli, laqueit-mé étal oh, tennet ehué guet-n-oh en ol béherion, etc.

(Achihuet èl m'en dé merchet, pagen 113, Men Doué, etc.

---

## ER SADORN.

**Hur Salvér sàuet ar er Groéz: ean e zou goapeit ha dispriset. Er seih guir e bronençaș. E varhue.**

1. O Jesus, dén a souffrance, aveit goulen guet-n-oh *N. N.* (choéget amen, etc.), me offr d'oh ol er péh hou poé anduret én hou mampreu, én hou corv hag é ol er puissanceu a hou ç'inean, durand en tair ær hir ha câlet en doé padet hou ç'angoni ar er Groéz; hag en dareu hou poé scùillet, en huannadeu hag er pedenneu hou poé groeit durand er souffranceu-zé, ha drès peb-tra er boén horribl e santas hou Calon é huélèt hou Mam santel carguet a hlahar.

2. Me offr d'oh, me avocat divin, er ga-ranté vras hou poé discoeit é quevér hou ç'anemisèd, doh ou escusein dirac Doué dré

er guirieu-men : *Me Zad, pardonnet dehai, rac ne houyant petra e hrant.*

3. Me offr d'oh, ô Salvér adorabl, er vadeleah vras hou poé discoeit d'el lair penitand péhani e oé bet crucefiet guet-n-oh, én ur chèleuet quer pront é beden, hag én ur hobér dehou ur promess quer caër, dré er honzeu-men : *É guirioné m'el lar d'oh, hinihue hui e vou guet-n-ein ér Baraouis.* Me offr d'oh en anquin bras en doé groeit d'oh ahurtemant el lair aral, péhani ne vennas quet hum gonvertissein, ha péhani e varhuas èl un dannet, haval doh Judas.

4. Me offr d'oh, ô mab uniq Mari, en druhé hou poé queméret doh glahar hou Mam tihér stouryet étal er Groéz, doh hou cüélèt tost de verhuel. Me offr d'oh er soign carantéus guèt péhani hou poé reit sant Yehan dehi eit mab, aveit m'en devehé bet hou ramplacet étal d'hi, én ul larèt dehi er honzeu-men : *Moès, chetui hou mab.* Me offr hoah d'oh er vadeleah guet péhani hou poé-hi reit ehué eit mam d'emb, én ul larèt d'en discipl fidel-zé : *Chetui hou mam.*

O Jesus ! hui e ra d'emb ehué Mari eit mam ; péh ur garanté ! Gouyamb enta receu guet er vrassan hanàuedigueah en donæzon caër ha hemb pris en dès groeit d'emb hur

Mestr divin én ur rein d'emb er huellan ag er mameu : câramb-hi, ha béemb fidel dehi.

Péh ur joé aveit hé halon a p'hum gùélou én nean!

5. Me offr d'oh, ô Jesus, fetan a vuhé, a béhani en deur e rid bet er vuhé éternel, er séhet berhuidant hou poé santet doh er Groéz, ha péhani hou poé reit de hanàuein dré er guirieu-men : *séhet e mès* *; hag er glahar en doé occasionet d'oh crueldéd hou pourreàuïon, péré e bresantas d'oh ur spoué trampet ér gùinaigr, er péh, é léh hou soulagein, ne hras meit cresquein hou souffranceu.

Oh! m'inean, pe garehès, guet dareu a gontrition hag a garanté, te dorehé séhet Jesus.

6. Me offr d'oh, me Salvér, consolation er ré affliget, en abandon é péhani en doé hou Tad hou lausquet doh er Groèz, ha péhani e hras d'oh laret dehou guet caranté er guirieu-men : *men Doué, men Doué, perûc en e hoès-hui m'abandonnet?*

Ché, m'inean, er péh en dès anduret ha Salvér a balamort ma hès abandonnèt ha

* *Er* séhet-bont e hellé donnèt ag er vrastèd ag é dourmanteu, mæs donnèt e hré ehuè, emé sant Laurent-Justinien, ag é garanté berhuidant.

Zoué quer pêl amzér, hag avcid ne vchés quet abandonnet én ær ag er marhue.

7. Me offr d'oh, ô Jesus, er garanté hemb mesul guet péhani e hoès parfætemant accomplisset er mystér bras a hur Redamption, arlerh m'hou poé groeit ha souffret ol er péh en doé larèt er Brofætéd e zelièh andur, er péh e hras d'oh laret guet gùirioné : *accomplisset-é tout.*

Eurus! pe hellehen ehué laret én ær a me marhue : groeit mad e mès ol er péh e zelien gobér. Douguet e mès me hroéz guet patiantèd; groeit e mès me fossibl eit plijéin de Zoué é peb tra. Hama, me hel er gobér mar câran, en Eutru Doué em secourou.

8. Me offr d'oh, ô Jesus, hur buhé véritabl, er recomandation a hou ç'inean santel, hou poé groeit d'hou Tad quênt merhuel, én ul laret dehou : *me Zad, me laqua m'inean étré hou teourn.* Hui e recommandas ehué dehou ér momand-cé hur ré-ni, péré e apparten d'oh véritablemant, rac ma hoès ind prenet dré er bris a hou Coaid précius.

Pligeèt guet Doué ma vou ehué er ré-zé mé honzeu dehuéhan én ær a me marhue : me Zad, me laqua m'inean étré hou teourn. Eurusset ur marhue!

9. Mc offr d'oh, me Salvér adorabl, en

8 *

aboeissance parfæt guet péhani en hou poé, én ur bléguein hou pèn, rantet hou ç'inean : *et inclinato capite tradidit spiritum.* Me offr d'oh er mérit infini ag er marhue précius ha santel e hoès vennet souffrein ar er Groéz, dré er charité vrassan, hag er garanté tinérran e zou bet biscoah guélet, aveit hun delivrein ag er marhue éternel, ha méritein d'emb græce Doué ar en doar, hag er joeissance a hloër er baraouis.

O me Jesus, joéntein e hran me marhue doh hou ç'hani, eurus pe hellehen merhuel èl oh dré er martyr! Reit d'ein ahoel er græce de verhuel quetan doh-ein mé-memb, doh men difauteu, me fal daicheu, men goal inclinationeu ha m'amour prop; acelfin ma hellein bout un dé ag en nombr ag er ré a béré é ma larèt : *eurus er ré e varhue én Eutru Doué.*

10. Me offr d'oh, ô Doué a garanté, er gouli e oé bet groeit én hou costé, arlerh hou marhue, guet en hoarn ag ul lance, péhani, revé sant Bernard, e vlessas ehué hou Calon divin, a béhani é sortias ur haigeage mystérius a hoaid hag a zeur, aveit formein hou ilis.

Anfin me offr d'oh, me Salvér adorabl, en ol tourmanteu aral e zou bet groeit d'oh

souffrein, hag ol en humiliationeu e hoès anduret durand hou Passion, er ré memb n'en dint quet hanhuet, ha n'en dint quet bet scrihuet dré en Aviélerion, ha me bed en Ælèd santel d'hou trugairéquat a nehai aveid on, én attretan ma hellein un dé hou trugairéquat ehué mé-memb guet-hai.

Mar fal d'oh disquein càrein Jesus-Chrouist, chonget liès é ma marhue ar er groéz dré garanté eid-omb. Sant Paul e zou deit de bèn ag en devout ur garanté vras eit hur Salvér, én ul larèt liès : *ean en dès me hàret, hag en dès anduret er marhue aveid on.* Én effet, penaus chongeal liès é vér càret hemb hum santein ehué douguet de gàrein? Sellet enta er grucefi èl el livr a garanté Doué?

(Achihuet èl m'en d'é merchet, pagen 113, • Men Doué, etc.)

Jesus-Chrouist en dès hum rantet aboeissant aveid omb bet er marhue, ha bet er marhue ag er groéz. Rac-cé en Eutru Doué, *aveit recompancein é humilité*, en dès ean sàuet drest quement tra e zou, hag en dès reit dehou un hanhue drest en ol hanhueu; acelfin ma stouyou peb glin, én nean, ar en doar hag én ihuern, é cleuet en hanhue

a Jesus; ha ma avouéou peb téad é ma Jesus-Chrouist hur Salvér é gloër Doué é Dad. (S. Paul.)

PEDEN.

O men Doué, péhani, dré vériteu, humiliationeu ha marhue hou Mab uniq, en dès discarret orgueil en diaul, hun anemis, accordet d'hou serviterion fidel er græce de gonservein guet soign er chonge ag er souffranceu en dès bet hur Salvér amiabl anduret aveid omb, ha de supportein guet patiantæt, èl m'en dès ean groeit, er poénieu ag er vuhé-men ; ni hou suppli dré er memb Jesus-Chrouist, hur Salvér. Èl-cé revou groeit.

## LITANIEU

### *A Bassion hur Salvér Jesus-Chrouist.*

EUTRU-DOUÉ, hou peèt truhé doh-emb.
Jesus-Chrouist, hou peèt truhé doh-emb.
Eutru Doué, hou peèt truhé doh-emb.
Jesus, cheleuet hur pedenneu.
Jesus, receuet hur pedennen.
Doué en Tad, péhani e zou én nean, hou peèt.
Doué er Mab, Salvér er bed,
Doué er Sperèd-Santel,
Drindèd Santel, un Doué hemb quin,
Jesus, Mab Doué, deit de vout dén,
Jesus, durand ou puhé, ambraset guet en desir a verhuel aveid omb,
Jesus, trahisset ha guérhet dré Judas,
Jesus, é monnèt d'er Jardrin a Olivèd aveit hum breparein d'hou Sacrefice dré er beden,
Jesus, prosternet én oraison aveit traitein guet hou Tad ag en affær a hur salvedigueah,
Jesus, accablet guet en dristé, en dougeance hag en anquin durand hou peden,
Jesus, trist bet er marhue a gaus d'hur péheden,
Jesus, é huisein er goaid én abondance,
Jesus, couéhet én angoni,
Jesus, doh hum soumettein d'er marhue guet un aboéissance parfæt de volanté hou Tad,

Hou peèt truhé doh-emb.

Jesus, é monnèt lan a gourage én arbèn d'hou ç'anemisèd,
Jesus, é receuein guet caranté boq en traitour Judas,
Jesus, quemèret ha garrotet guet er soudardèd,
Jesus, abandonnet dré hou Tisciplèd,
Jesus, stleiget èl ur torfætour,
Jesus, conduyet guet méh de dy Anne ha Caïf,
Jesus, nahet dré sant Pièr,
Jesus, accuset dré faus testeu,
Jesus, juget cablus a varhue dré Gaïf ha dré é Gonseil,

Hou peèt truhé doh-emb.

Jesus, jottadet ha couciet a scop,
Jesus, goapeit hag anjuliet goaban ma oé guellet,
Jesus, conduyet hag accuset dirac Pilat,
Jesus, dispriset guet Hérod ha guét é Gourt,
Jesus, juget falloh eit Barrabas,
Jesus, dihusquet ha stâguet doh ur pilér,
Jesus, cruélemant flagellet ha baiet én hou Coaid,
Jesus, courônet a spern,
Jesus, goleit guet ur gouh vantel rû dré vourd,
Jesus, dishanàuet dré hou pobl,
Jesus, injustemant condannet d'er marhue dré Bilat,
Jesus, é receuein er Groéz guet er brassan joé a galon,
Jesus, sammet a hou Croéz,
Jesus, conduyet d'er marhue èl un oén innoçant, hemb sannein grik,

Hou peèt truhé doh-emb.

Jesus, é couéhein idan er bouis a hou Croéz,
Jesus, sansiblemant affliget ér rancontr a hou Mam santel,
Jesus, dihusquet guet ur boén horribl a hou tillat, péré e oé stâguet guet tout hou Corv, péhani ne oé meit ur gouli,
Jesus, horriblemant blesset én hou scoai dré er bouis ag er Groéz,
Jesus, tachet hemb truhé na compassion doh er Groéz,
Jesus, sàuet ar er Groéz guet un horros horribl,
Jesus, anjuliet ar er Groéz,
Jesus, é pedein aveit hou ç'anemisèd,
Jesus, é promettein er baraouis d'el lair mad,
Jesus, affliget bras é hùélet hou Mam glaharet étal troèd er Groéz,
Jesus, abreuvet guet veistr ha gùinaigr,
Jesus, diléset guet hou Tad,
Jesus, aboeissant bet er marhue, ha bet er marhue méhus ha cruel ag er Groéz,
Jesus, é rantein hou ç'inean étré deourn hou Tad,
Jesus, marhuet ar er Groéz étré deu lair,
Jesus, péhani en dès bet hou costé diguêoret, hag hou calon blesset guet un taul lance,
Jesus, distâguet a zoh er Groéz, ha laqueit étré divréh hou Mam affliget,
Jesus, liennet ha casset d'er bé,
Jesus, dischennet d'el Limbeu, eit consolein ha delivrein er Batriarchèd, er Brofétèd, hag ol en ineaneu péré e oé sortiet ag er bed-men é stad a hræce Doué,

Hou peet truhé doh-emb.

Oén Doué, péhani e efface péhedeu er bed, pardonnet-d'emb hur péhedeu.

Oén Doué, péhani e efface péhedeu er bed, receuet hur pedenneu.

Oén Doué, péhani e efface péhedeu er bed, hou peèt truhé doh-emb.

Jesus, cheleuet hur pedenneu.

Jesus, receuet hur pedenneu.

℣. Ni hou c'ador, ô Jesus, hag e ra d'oh mil bennoh.

℟. Rac ma hoès prenet er bed dré hou Croéz santel.

## Oræson.

Jesus-Chrouist, hun Eutru, guir Vab de Zoué, péhani e zou bet stâguet doh er Groéz eit rançon er bed, ha péhani en dès scùillet hou Coaid précius eit er remission a hur péhedeu, ni hou suppli, guet er vrassan humilité, de rein d'emb er græce de monnèt, goudé er marhue, d'er joéieu ag er baraouis, é péh léh én hou cùélehemb guet hou Tad hag er Sperèd-Santel durand en éternité.

Èl-cé revou groeit.



# PRATIQ

EID

## EN EXAMÉN A GOUSCIANCE,

É PÉHANI

Peb-unan e hellou quemér er péh e jange güellan doh é zesir hag avantajussan d'é incan, aveid avance ér barfætion hag é caranté Doué.

DRÉ EN EUTRU EL LEU.

---

Eit ma vou pourfitabl aveid oh er fæçonmen d'hum examinein, hui e gompren deja n'en dé quet necessær d'hum examinein ar en ol articleu, rai hir vehé en dra-cé aveid un examén ordinér. Hui hum examinou de guetan ar er poéndeu é péré é vanquet liessan, ha hui hum examinou ar er rest guet bihannoh a sourci; hag èl ma omb dré natur douguet d'hum amerh ha d'hum drompein, hui e leinou ur huéh en amzér tout en examén guet mui a attantion, aveit gout mar ne vanquet quet ar zifauteu ar béré martezé ne hret quet attantion assès, hag e hellehé gobér droug d'hou ç'avancemant ér vertu, mar ne zihoallehèh é cours.

Bamdé é teliamb deu dra de Zoué, 1° en trugairéquat ag er madeu en dès groeit d'emb; 2° goulen pardon ag er péhedeu hun nès commettet : rac-cé é teli peb-unan antréein én dondèd ag é gousciance aveit hum examinein, nepas hemb quin aveit covessat, mæs ehué bamdé, ha chetui er pèh ne vanquant quet a hobér er ré en dès ur gùir volanté d'hum salvein.

---

En examén hum gav é puemb poénd.

1° Chongeal é presance Doué.
2° Trugairéquat Doué ag é vadeu.
3° Hum examinein.
4° Hum zoug d'er glahar en dout offancet Doué.
5° Renehuéein er gùir volanté d'hum gorrigein ha d'hobér pénigen.

---

## I. POÉND.

*Quént hum laquat ar hou teuhlin aveit gobér hou ç'examén, groeit er réflexion-men :*

É yan d'hobér m'examén aveit rein de Zoué er bligeadur d'em gùélèt é retorn devathou, ha d'em fardonnein a me fauteu.

1. Hum laqueit ar hou teuhlin, ha mar d'oh hou ç'hunan, hum humiliet én ur voquein d'en doar; mar n'en d'oh quet hou ç'hunan, boquet d'er Groéz, groeit sin er Groéz (*) ha laret :

Men Doué, me grèd é on én hou presance santel, en em gùélet hag en em hleuèt perpet.

Men Doué, hui zou me Hrouéour, me Mæstr, me Roué, me Zad, mem bonheur souveræn ha me ol vad.

O Drindèd santel, ô Mystér a garanté! Tri person én un Doué hemb quin, péhani zou presant partout guet é vrastèd, é buissance, é furnès, é vadeleah, é justice, é garanté, etc.!

Doué én-an ha mé é Doué!...

Hum dennet ur momand én hou ç'intérior aveit chongeal én tri person divin, revé en doug a hou calon.

2° *Goulennet sclærdèr er Sperèd-Santel.*

Sperèd-Santel, Sperèd a garanté, hui péhani zou caranté en Tad aveit er Mab ha caranté er Mab é quevér en Tad, deit, ha carguet a hou cræce caloneu hou fidélèd,

(*) A pe ret sin er groéz, hou péet soign a brononcein guet respet ha guet caranté en hanhueu santel ag en tri person ag en Drindèd.

hag allumet én-hai en tan santel a hou caranté divin.

℣. Men Doué, dégasset d'emb hou Sperèd-Santel, hag hur haloneu e vou èl crouéet a nehué.

℟. Ha dré-z-hai hui e rei d'er bed ur face nehué.

ORÆSON.

Doué a vadeleah, péhani en dès disquet hag abraset caloneu hou pugalé fidel guet sclærdér hou Sperèd-Santel, groeit ma hrehemb perpet er péh e blige d'oh, dré é assistance, ha ma hur bou ean perpet d'hur honsolein.

3° ***Saludet er Huérhiès santel èl pe vehé azé èn hou presance, ha goulennet guet-hi hé assistance aveit gobér erhat hou ç'examèn.***

Me hou salud, Mari, etc.

***Remerquet erkat.*** **Aveit hou preparation n'en dé quet necessér larèt tout er pedenneu-cé, hui e hrei gùéh unan, gùéh un aral, doh ma hum zouguou hou calon; hui e hel memb gobér réral revé hou tevotion.**

## II. POÉND.

*Renekuéet én hou mimoér donæzoneu princi-pallan en Eutru Doué.*

N. B. « É misq er ré e zou merchet amen arlerh, hum arrestet ar er péh hou sel muihan pé e zou capaplan de rein d'oh hanàuedigueah ha caranté. »

1. Men Doué, hui e hoès me hâret a ol viscoah, ha deustou n'hou poé affær erbet a han-an, hou caranté en dès hou touguet d'em hrouéein doh hou limage hag havaledigueah aveit ma vehen bet lodêc én hou ponheur; hag aveit quement-cé hui e ven ma hou cârein, de guetan ar en doar, hag arlerh durand un éternité én nean.

2. Men Doué, hui e hoès men groeit crechén ha croaidur d'en Ilis catholiq, er péh e ra droèd d'ein ar el lehuiné éternel, mar vennan bout fidel.

3. Men Doué, hui hou pehé guellet guet justice me laquat d'er marhue ér stad a béhèd marhuel, hag é vehen bremen én ihuern, mæs ne hoès cheleuet meit doh hou caranté, ha hui e hoès men gorteit guet patiantèd aveit rein d'ein en amzér d'hobér pénigen ha d'hum santefiein.

4. Dré hou soign carantéus ém hevér, ô men Doué, hui e hoès pourvæet d'ein en ol dobérieu revé en inean ha revé er horv.

5. Eid achihue mem bonheur, Doué a vadeleah, hui e hoès reit d'ein hou Mab, aveit bout me Salvér ha me Mæstr, ha doh er rein d'ein hui e hoès reit d'ein en ol madeu.

6. (Mar d'oh brér pé hoér ag un drivèd urh benac pé ag ur gongrégation benac). Men Doué, hui e hoès m'en galhuet d'er stad santel a urh *N.*, pé a gongrégation er Huérhiès, é péh léh e mès mui a voyandeu d'hum santefiein eit n'en dès ér bed, rac ér stadmen é on dispartiet doh en dangér ag er goal exampl... ha surroh é peb ocasion d'hobér hou volanté santel, men Doué, é héli én ol me œvreu, me règl hag en aboeissance.

7. Hui, me Salvér carantéus, hui-é en dès me frenet ha m'en délivret a boénieu en ihuern é scùil hou Coaid aveid on, ér jardrin a Olivèd, ér flagellation, én hou courônemant a spern hag ar er Groéz.

8. Hui e hoès instituet er Sacremanteu aveit m'en délivrein a me féhedeu, aveit chom guet-n-ein, aveit me laquat de vout lodêc én hou mériteu, aveit me secour de bratiquein hou vertuyeu, hag aveit gounit er baraouis.....

9. Ha hui, ô Sperèd-Glan, hui péhani zou men goarnour divin, hui e ra d'ein sclærdér aveit hanàuein me fauteu, me fal inclinationeu ha trompereah en anemisèd a me salvedigueah; hui e ra d'ein rebreicheu a gousciance a pe mès fal hroeit, hag avertissemanteu a p'hum ancoéhan, hui e garg me inean a chongeu mad hag a inspirationeu santel aveid m'en doug d'er vad, hag aveit me laquat dré guement-cé de véritein dré bep œvr ur hresquance én hou caranté santel.

10. Men Doué, hui e hoès reit d'ein ehué er Huérhiès Vari aveit mam, ur Prince ag en nean aveit bout men goarnour, sænt Patromèd aveit amièd én nean...

Men Doué, mé hou trugairéqua ag en ol donæzoneu-cé hag ag un infinité aral a béré ne gonzan quet, hag open ag er ré ne hanàuan quet. Me bèd en Ælèd hag er Sænt d'hou trugairéquat ehué aveid on, men Doué, ha de gannein hou mélationeu, én hur hortoz quen ne hellein un dé ou hannein guet-hai én nean.

## III. POÉND.

### HUM EXAMINEIN.

*Goulennet guet Doué er græce de hanàuein hou péhedeu ha d'hou pout quæ a nehai.*

Men Doué, reit d'ein hoah ur græce nehué, beah ém mimoér aveit dégass chonge d'ein a me féhedeu, beah ehué ém antandemant, ém sperèd, aveit rein d'ein d'hanàuein péh quer bras droug-é er péhèd.

Èl ma câret gùel, men Doué, me jugein bremen én hou miséricord, eit gortoz d'em jugein revé hou justice, arlerh me marhue; secouret-mé dré hou cræce d'accomplissein hou tesir santel, doh em laquat ér stad d'em bout guet-n-oh er pardon, er prontan er gùellan, dré ur benigen sincér.

Open er poéndeu ar béré peb-unan hum examén liessan, de larèt-é ar Hourheméneu Doué, ar ré en Ilis, ar er seih péhèd capital hag ar en obligation en dès peb-unan d'é stad; groeit attantion ar er péh e zou arlerh merchet amen.

Quentéh èl ma tihunet, hà hui e hra sin er Groéz, hà hui e laq hou chonge guet Doué, hà hui e hra dehou hou calon, de

larèt-é, hou caranté? Hà hui hum husq bean ha guet honestis? Ne lausquet-hui hou sperèd de ridêc? Hà hui hum arrest ar ur chonge mad benac, èl m'en dé, ar er péh e zeli bout er sujet a hou méditation?

Open hou peden ordinér, hà hui e hra un tamig méditation, aveit avance ér vertu? Hà hui e hoès tennet ur pourfit benac a nehi? èl m'en dé, en hanàuedigueah a hanah hou ç'hunan aveit hum humiliein é huélèt hou tifauteu, hag aveit labourat aveit hum gorrigein a nehai : en hanàuedigueah a vertuyeu Jesus-Chrouist, aveit ou héli; en hanàuedigueah a barfætioneu Doué, aveid er mêlein, er hârein, hag hum gonsacrein dehou?.... Quênt achihue hou peden pé hou méditation, hà hui e guemér ur résolution pratiq benac, aveit gobér en dra-men pé en dra, aveit hum gorrigein ag en dra-men pé ag en dra durand en deuéh?

Én hou peden de vitin, hà hui e chonge ér péhedeu é péré é hellehèh couéh durand en deuéh, aveit dihoal doh-t-hai, hà hui e chonge én devérieu ag hou stad péré ne bratiquet quet hoah èl ma faut, guet en intantion de guemér brassoh soign; ér poéndeu ag hou règl péré ne virèt quet erhat guet intantion dè vout fidelloh hinihue : de chongeal

ér fauteu é péré é couéhet liessan, aveit renoncіein dehai é raug hag aveit hum hoarantein dré guement-cé a gouéh hoah ér memb fauteu; hà hui e chonge é particuliér ér faut, ér vertu e zeli bout er fondæzon ag hou ç'examen particuliér, hag a renehuéein er résolution d'avance é caranté Doué dré er fidélité d'hou tevérieu, dré en devotion, dré hou soign d'hobér erhat hou exelcieeu spirituel, dré er charité é quevér hou nessan, dré er batiantæt én hou poénieu, én ur guir dré er renonci doh-oh hui-memb én occasion-men pé é honont.

N. B. En examén particuliér hum hroa ardro creisté, ar ur si e vennér corrigein : sellèt e rér pet gùéh e vér bet couéhet én-hou a houdé en examén dehuéhan; pé ar ur vertu ne bràliquér quet assès; pé ar ur règl ne virér quet assès a fidélité. Clasq e hrér pet gùéh é vér bet manquet én ocasion a hobér en acteu ag er vertu-cé, pé de vout fidel d'er règl-cé; renehuéein é hrér é résolution, ha goudé en dout taulet ur sèl ar er péh zou bet groeit a houdé er vitin, é achihuér dré er beden merchet ér puarvèd poénd, pagen 164.

Mar e hoès ur gùir desir d'avance ér vertu, hui e zeli hou pout ur règl a vuhé. Hà hui er goarn èl ur moyand mad d'hum santefiein? hà hui el lein mar-a-huéh? Péré-é er poéndeu ar béré n'en doh quet fidel? Én ur guir, hà hui e gondui ur vuhé vad?

Quênt commance hou pedenneu hag hou exelciceu a zevotion, hà hui e hoès soign a chongeal ur momand ér péh e yet d'hobér, d'hum joéntein doh Jesus-Chrouist a intantion èl ma ré ean-memb en é ol œvreu, aveit quemér scùir ar nehou ? Hennéh-é er moyand d'hoú gobér guet mui a hrèd hag a vérit.

Durand hou pedenneu,... n'en d'oh-hui tracasset dré er chonge ag er péh e hoès d'hobér arlerh, pé ag er pèh e hoès bet groeit é raug?

Quênt commance hou ç'œvreu ordinér, hà hui e hoès soign a burefiein hou ç'intantion, hà hui e hoès er volanté de bligein de Zoué? Eurus en inean e guemér en acustumance santel d'hum assurein, quênt commance er péh é ya d'hobér, é hrei volanté Doué, merchet dré er règl pé dré en aboeissance!.. Un dra pourfitabl bras-é hoah gobér peb œvr èl pe vehé en dehuéhan ag er vuhé, ha d'hé gobér aveit inourein Doué, hag hum rantein agréabl dehou.

Ne hoès-hui manquet mar-a-huéh d'hou tevérieu dré zihoustemant hag hemb ræson? Mar e hoès manquet, ha mar d'oh idan en autorité, hà hui e hoès avertisset hou Supérior?

N'en d'oh hui lizidant én hou tevérieu?

Ne hoès-hui ou groeit dré vanité, rac ma oh rai staguet doh-t-hai, hag ou groeit lièsmad hemb chongeal é presance Doué?

Ne hoès-hui collet en amzér én divisieu inutil ha rai hir, pé é lein treu væn, curius ha memb dangerus?

Ne hoès-hui, dré fantasi, collet hou ç'amzér é hobér bagatellage, é léh hum aquittein ag hou tevérieu?

Gobér hou ç'œvreu guet en intantion de bligein de Zoué ér fæçon ma caveu én-hai ur vertu benac de recompancein, e zou preparein mérit dehai aveit er baraouis, gobér un dra dré imur, de gontraign pé rac ma vér, dré natur pé dré hloër, douguet de guement-cé, pé dré un intantion benac aral aveit pligein d'er bed, e zou gobér un œvr ne vou quet recompanset én nean.

Mar d'oh ag un drivèd urh benac, ne hoèshui nitra d'hum rebreichein, ar er beuranté, er huértèd, en aboeissance? Hà hui e sèl hou règl èl unan ag er moyandeu gùellan de dolpein mériteu aveid en nean? Azé é ma tout er santeleah, emé en tad Judde, pé er gùir hent de arrihue én-hi. Péré-é er ré de béré é hoès bet hoah manquet mar-a-huéh?

Penaus e hoès-hui goarnet er silance? A

pe gonzér rai doh en dud, ne vér quet ér stad de gonz doh Doué ér beden na de gleuët é voéh én intérior a pe ridér arlerh en nehuétédeu ag er bed.

Hà hui e hoès soign a chongeal liès é presance en Eutru Doué? Er péh e chervige hilleih aveit quement-cé, e zou gobér tout en œvreu aveit pligein dehou, hag open pedenneu jaculatoér, hà hui e hra ér mod-cé?

Péh pourfit e dennet-hui ag el lecturieu a zevotion, ag en instructioneu, ag er predégueu?... Hà hui e hoès en desir, a p'hou hleuèt, de boéniein aveit hanàuein hou fauteu, aveit ma hellehet hum gorrigein, hag er vertuyeu e vanq d'oh aveit poéniein d'hou gouni?

1° Péh pourfit e dennet-hui ag en overen? Er chonge a Bassion hur Salvér Jesus-Chrouist, en eun a zisplige de Zoué, er Sperèd a vortefication, tout quement-cé e zisco splan en hi hleuèt guet un intantion vad.

2° Péh pourfit e dennet-hui ag hou communioneu? Caranté Jesus-Chrouist, péhani e zoug de héli é vertuyeu, e zou er merche surran é hret communioneu mad. Er péh e secour d'hum breparein ha d'hobér erhat acteu a drugairé durant en deuéh, e zou er gommunion spirituel; hà hui hi groa liès?

N. B. Aveit er gommunion spirituel é vehai assès gobér ur réflexion pé dihue ag er ré-men :

Pe hellehen communiein bremen mem behé guet-n-ein me Salvér Jesus-Chrouist, mem behé é garanté santel aveit cårein erhat men Doué.—Me houlennehé guet-hou ur græce benac, ur vertu benac (ou hanhuein).—Me voquehé a sperèd d'é houlieu sacret.—M'er pedehé de veniguein me horv, d'em secour d'arrest me fal inclinationeu.—M'er pedehé de durel é vénédiction ém mimoér aveit ma talhein chonge ag é Bassion, ag en treu santel hag a bresance Doué.—M'er pedehé de veniguein me sperèd aveit ma comprenein penaus er souffranceu, en humiliation, er hroézieu e zou faveurieu ag en nean.—M'er pedehé de veniguein me volanté aveit ma vein perpet ferm ém resolution de vout tout de Zoué.—M'er pedehé de veniguein men deulegad ha me zéad ha d'ou goarn.—M'er pedehé é spécial de durel é vénédiction ém halon, de dennein a nehi er garanté e mès aveid on me hunan ha de laquat én-hi é garanté santel....

3° Hà hui e zou fidel d'er pratiqueu a zevotion é quevér er Huérhiès Vari, hou ç'Æl mad, hou sænt Patromèd ?

A pe vé bet arrihuet un dra-benac contrel

guet-n-oh pé a pe hoès bet un dra-benac d'andur, hà hui e hoès queméret en dra-zé èl a berh Doué? Ne hoès-hui bet hum glêmmet? Ne hoès-hui bet hum lausquet guet er chagrin, hum ziacouraget?

A p'en d'oh bet humiliet, hà hui e hoès bet patiantèd? Hà hui e hoès poéniet aveit bout coutant de vout trettet èl Jesus-Chrouist? Ne hoès-hui, é contrel, hum abandonnet d'en dristedigueah pé de chongeu a huérhoni hag a zisanspoér.

Hà hui é hoès soign ag en dout perpet un imur ingal a pe fal chanchet èl a pe chanchet mad?

Ne hoès-hui douget *er poénieu e zou é pratiquein er vertu*? Aveit dismantein en difficultéeu ha dangérieu-cé,... hà hui e chonge penaus é pratiquein en œvr-cé a vortefication péhani hum presant, hag é pratiquein en devér poénius e hoès d'accomplissein, é pligehet de Zoué, en hou càrou én ur fæçon specialoh hag hou pou aveit en act-cé a vertu..., ur hresquance a hloër hag a garanté Doué open, durand un éternité? Péh ur ræson a accouragemant!

Ne glasquet-hui rai aisemant er horv?

Doh taul hà hui e hoès soign d'hum vortefiein én un dra-benac, ha ne vehé nameit é

taibrein un tamig arouarêccoh, doh hum viret a sellèt er péh e hellehé coutantein hou coust, én ur refus er choége ag en treu e bariss d'oh bout delicat?... En dud vertuus ne guemérant nitra étré ou fredeu dré hourmandis pé dré fantasi : ha hui, penaus é hret-hui?

A pe hoès groeit *ur faut benac*, goudé ma hoès hum humiliet dirac Doué, goudé ma hoès goulennet pardon guet-hou, ha grateit dehou bihuein én ur fæçon santeloh, hà hui e laq én-hou aben hou confiance, pé quêntoh n'hum abandonnet-hui d'en troubl, er péh e vehé goah eit hou faut?

A p'en d'oh tantet, hà hui e hoès chonge ag hou fin dehuéhan? Henneh-é ur moyand assuret aveit hum hoarantein doh en tantation : *Hou péet chonge ag er pedair fin dehuéhan*, e lar er Sperèd-Santel, *ha ne béhehet jamæs.* Hui e hell hoah chongeal é goulieu sacret Jesus, pé prononcein guet confiance e hanheu santel à Jesus hag a Vari...

Ne zigueoret-hui puar lagad aveit considérein difauteu er réral?

A pe huélet difauteu er réral, pé a pe gleüet conz a nehai, n'hum arrestet-hui d'ou jugein pé d'ou hondannein, é léh pedein Doué aveit-hai hag hum humiliein hui-memb én ur

chongeal én hou misérieu prop, presant pé passet ?

Hà hui e zou charitabl é quevér hou nessan ? Mar ne hoès chet er moyand d'er secour, hà hui e hoès truhé doh-t-hou, hà hui e gonz doh-t-hou a galon vad ? Hà hui e bèd aveit conversion er béherion, aveit délivrance en ineaneu ag er purgatoér ?

N. B. En examen e hrér d'en noz é ma requis drès peb-tra gobér attantion ar en difaut pé ar er vertu ar béhani é hrér en examén particuliér.

Hà hui e ya de govessat aveit hum humiliein, hag aveit donnèt de vout gùel ? A pe ne hoès de govessat nameit fauteu e sellet èl distér, hà hui e hoès soign a govessat ur péhèd bras benac a hou puhé tremeinet, guet humilité ha contrition, aveit tennein muyoh a bourfit ag er sacremant a bénigen ?

Assaiet hou pout mui a guæ ag en offance e hoès groeit de Zoué, eit n'hellet hou pout ag er méh e hoès doh er hovessat.

Chonget a govessat aveit lemel guet Doué en displigeadur de huélèt hou ç'inean couciet, quêntoh eid aveit hum zelivrein ag er bouis e zou ar hou cousciance.

Hà hui e hoès soign a accomplissein hou pénigen guet devotion hag er hetan er guellan ?

Goudé ma hoès groeit hou peden, ha hum laqueit ér gulé guet honestis, hà hui e assai antretenein chongeu mad én hou sperèd, péré e chervigehé d'oh aveit gobér hou méditation en trenoz vitin.

Hà hui e hoès soign de breparein er fréh e zeliet tennein a hou méditation, de larèt-é, er victoér ar ur si benac pé un avancemant ér vertu? rac profitabl-é chongeal én dra-zé ag en dé quênt én ur monnèt de gousquèt, ha renehuéein er chonge de vitin én ur zihousq.

*Hui e hel hoah turel ur gloah lagad ar en dablen-men* :

Orgueil, vanité, caranté d'oh-oh hou ç'hunan, istim a han-oh, ha disprisance aveit er réral.

Hum escusein a pe vér rebreichet.

Conz hemb affær pé guet pligeadur ag er péh e hoès bet groeit pé laret... bout joéius é cleuèt conz a guement-cé.

Clasq compagnoneah er ré hur mêl, hun istim...

Chongeal guet joé é hrér gùel eid er réral.

Chongeal guet pligeadur én ur galité vad e gredér pé e vennér en dout, rac ma vennér bout istimetoh, hag hum arrest a volanté vad hag esprès ér sort chongeu-cé.

Credein é ma gùel é chongeu hag é hobéreu eit ré en dud aral, hum arrest ar nehai aveid hum assurein en e hoès ræson hag é ma er gueu guet er réral. (Quement-cé é attandér ag en treu é peré n'en dès chet péhèd.)

Hum rejoeissein é huélèt é ma bet pé é vou humiliet un aral.

Larèt pé gobér un dra-benac aveit gobér displigeadur d'er réral, aveid ou humiliein, aveid gobér poén dehai.

En dout displigeadur é ma pé é vou istimet un aral a gaus d'é isprid, d'é abiltèd....

Ahurtemant, hemb vennein pléguein.

Curiosité aveit gùélèt ha cleuèt...

Monnèt énep d'é gousciance, hemb chongeal.

Gobér mar-a-dra aveit hum goutantein.

Gobér un œvr benac pé conz guet fal intantion pé énep d'er charité.

Manquein a rantein pligeadur ha chervige.

Hoarhein liès ha memb a voéh ihuel.

Bout scan ha dibarfæt a sperèd.

Goapereah ar er réral.

Rein rai a liberté d'en deulegad.

Lezel er sperèd de ridêc hemb assai en arrest.

Lizidantèd ér beden, él labour...

Dibatiantein él labour, discoein en dibatiantèd.

Derhel caz doh unan-benac; mar d'é doh unan hag en dès autorité, é ma brassoh er péhèd.

Éhuéhat a hum gavouèt guet unan-benac doh péhani en devehé ur boén benac aveit péhani en devehé disprisance.

Hum arrest ar chongeu disconfortus; hum ziacouragein.

Dougein en humiliationeu, hum chervige a gueuïér hag a droguelleu aveit pêllat doh-t-hai.

Ér poénieu, én afflictioneu..., refus bout coutant a volanté Doué.....

---

## IV. POÉND.

HUM ZOUG D'ER CONTRITION.

*Trugairéquat Doué en dout reit d'oh er græce d'hanàuein hou péhedeu, goulennet guet-hou er græce d'hou pout quæ a nehai ha de hum gorrigein.*

Men* Doué, reit d'ein er volanté sincér d'em bout ur gùir caz doh me féhedeu, rac ma tispligeant d'oh, rac m'é mant bet caus de Bassion J.-C., ha rac m'é mant contrél d'em bonheur.

Perac, me inean, ne hrès-té attantion pe-naus a pe béhès marhuélemant, é crucefiès

a nehué J.-C. én ha calon? A pe hrès ur faut benac guet réflexion a volanté vad te hra èl pe scopehès ar face J.-C., èl pe rehès un taul foët dehou, èl p'er hourônehès a spern, èl pé scoéhès ar en tacheu aveid ou anfoncein dônoh-dôn én é dreid hag én é zeourn. Pas a dra-sur ne chongès quet; a du aral guet péh soign ne labourehès-té aveit hum gorrigein ag ha tifauteu!

Jesus-Chrouist ne oé quet quen affliget é huélèt é oé flagellet, courônet a spern, tachet doh er Groéz, èl m'é ma a p'em gùél doh en offancein. Oh! men Doué, convertisset-mé, eit ma cessein ag hou ç'offancein. Reit d'ein er græce d'hobér quement a œvreu mad èl e mès groeit a béhedeu, acelfin ma hrein quement a inour hag a satisfaction d'oh èl me mès groeit a chagrin d'oh dréme féhedeu.

Men Doué, hui e hoès groeit quement a vad d'ein, ha mé quement a zroug d'oh! Ah! nag ingratet on-mé! penaus, men Doué, é hellet-hui m'andur? O na brasset-é hou madeleah!

Hui e hoès me hrouéet, ô men Doué, aveit me laquat de vout eurus; ha mé, é péhein, m'oblige hou justice d'hum ziscarg ar-n-an ha d'em laquat de vout maleurus! Péh dalledigueah! Na bihannet é comprenan-mé me intérès!

Men-Doué, hui e hoès me hrouéet a
ma vehen bet lodêc én hou caranté, ha n
é péhein, me zou couéhet idan hou malgræ
ha me mès hou laqueit én nécessité d'em h
sat pé de yeinnein hou caranté ém hevér ! I
displigeadur aveit men Doué ! Péh col av
on ! Naren, ne vou jamæs hanàuet mad
malheur-cé ar en doar.

Doué a Vajesté, en Ælèd e grein én h
presance, ha mé, misérabl péhour, ne zo
gean quet hou presance; me mès memb
hardéhtèd d'hou ç'offancein én hou presanc
Ah ! pe ne vehé quet bet corromplet me hal
dré er péhèd, ne varhuehen-mé guet m
doh hum huélèt quer cablus ?

Allas ! men Doué, me hanàué hou volan
hag a p'em béhé vennet hi acomplissein,
oen assuret a bligein davantage d'oh ; é l
doh hi abandonnein èl m'é mès groeit, n
mès parreit doh-oh a gresquein hou caran
ém hevér, revé ér fin aveit péhani hou p
me hrouéet.

Men Doué, me mès hou ç'affliget én ur fa
çon cruel, hag a pe hellehèh andur m'ho
laquehé de vout maleurus ; èl-cé me zo
quer cablus èl p'hou laquehen de vout é g
rioné maleurus, pe mès groeit tout er p
e faut aveit quement-cé.

## V. POÈND.

### RÉSOLUTION VAD D'HUM GORRIGEIN.

Men Doué, mé hou trugairéqua hou pout it d'ein de hanàuein péh quer bras droug mès groeit doh hou ç'offancein ha d'hum pel énep d'hou caranté. Groeit m'em bou rpet ur glahar bras ha sincér ag en offance mès groeit d'oh, aveit sonnat me honver-on ha gobér d'ein méritein er pardon. Men oué, aveit hou tizomagein ag en ol droug mès groeit d'oh, me offr d'oh quel liès a t a garanté a Galon sacret Jesus hag a galon ıntel Mari èl e mès commettet a béhedeu urand mem buhé.

*Act a Gontrition.*

Hun Tad.... Mé hou salud, Mari.... Laret-nd, hou tivréh astennet é form ur Groéz, nar d'oh hou ç'hunan.

BIHUENT JESUS

HA

MARI.



# ROL

Ag er péh e zou comprenet él livr-men.



